ABREGE

# EUS AN AVIEL,

GANT

## MEDITATIONOU

EVIT an oll Suliou ha Goueliou mobil eus ar bloas, evit ober Orêson a galon, hac un Instruction evit disqi æz ha facil e ober.

*Leqêt e brezonec gant an Autrou Messir* Clauda-Guillou MARIGO, *Person eus a barres Beuzec-Conq.*



E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, Impr. an Autrou Escop.

1830.



# APPROBATION.

Permeti a reomp d'an Autrou LÉDAN, Imprimer an Autrou Escop, e Montroulez, imprima al Levr hanvet *Abrege eus an Aviel, gant Meditationou evit an oll Suliou*, etc.

Qemper, an 10 a vis Guenveur 1830.

SAUVEUR, Vic.-Gen.





# ABREGE
# EUS AN AVIÈL,

*GANT Meditationou evit an oll Suliou ha Goueliou mobil eus ar Bloas, evit ober Orêson a galon, hac un Instruction evit disqi æz ha facil e ober.*

---

## EVIT AR SUL QENTA EUS AN AZVENT.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a lavaras d'e Zisqibien : beza e vezo sinou en Heol, el Loar hac er Stered ; hac ar Môr a raï un drous qer bras ha qen horrubl, ma vezo an dud en un dristidiguez estranch, pehini a raï dezo dizec'ha var o zreid. Goude ze e vezo güelet Mab Doue o tisqen eus an eê evit barn ar bed oll. Qementse oll a zigoezo a boent-da-boent. An eê hac an douar a dremeno, mes va c'homzoume ne dremenint qet. *Sant Lucas*, Chabistr 21.

*Meditation var ar Varn General hac ar Setanç diveza.*

Consideritpenaus da fin ar bed, goude calz a sinou bras hac horrubl, pere a raï d'an dud dizec'ha gant spont; an tan o coueza eus an eê evel un diluch, a zêvo hac a lacaï en poultr hac e ludu qement tra a zo var an douar.

Varlerc'h an diluch-se a dan, e ressuscito an oll dud; hac ous ar son a raï an Æl gant e drompill, e comparissint e traounyen Josafat.

Jesus-Christ, ar Barner Souveren, a zisqenno eus an eê gant e groas arauzàn, pehini a vezo un anseign a c'hraç evit ar re vad, hac un anseign a rigor evit ar re fall : separi a raï ar re just dious ar re vechant, o lacat darn en tu deou, ha darn-all en tu cleiz. Digueri a raï levriou ar goustianç : rêi a raï da anaout sclêr ha patant d'ar bed-oll, maliç ar re vechant, qement pec'het, qement crim o deus grêt epad o buez. Disculia a raï o sonjesonou muya cuzet, o hipocrisi hac o oll fallagriez. Pebes mez, pebes confusion evito! Rebech a raï dezo an abus

o deus grêt eus an oll graçou hac an oll moyenou en devoa roet dezo evit en em zauvetât : Souffret e meus, emezàn, betec ar maro evidoc'h ; ho calvet hac ho clasqet e meus bepret epad ho puez; grêt oc'h eus atao ar scouarn vouzar, disprizet oc'h eus va inspirationou ha va oll graçou, va c'huitêt oc'h eus evit heulia ar bed maleurus, evit contanti hoc'h inclinationou disordren, evit oboissa d'an drouc-speret. Peguen terrupl vezo ar rebechou-ze, mes peguer jùst!

O trêi goude-se ouz e gostez deou, o rêi da anaout d'an oll innoçanç ar re just, ar vertuziou o deus pratiqet, an œuvroumad o deus grêt, ar poaniou hac ar persecutionou o deus souffret evit gloar Doue. O pebez consolation evit-o!

2. *P.* Considerit erfin ar setanç a brononço ar Barner souveren a enep ar re vechant : *It*, emezàn, *ît, tud milliguet, d'an tan eternel, pehini a so preparet evit an drouc-speret hac ar re o deus e heuillet.* Qer buan goude an arrêt prononcet, an douar o tont da zigueri en un taul dindan o zreid, e vezint precipitet en ifern corf hac ene evit dêvi

eternelamant. Pebes horrol! pebes disesper! Consider, ô va ene! an eternitese. *O Eternite, Eternite a dourmanchou, te a zo scrijus hac horrupl!*

Selaouit, er c'hontrol, ar setanç favorabl a recevo ar re vad : *Deut*, eme Jesus-Christ, *deut, tud beniguet gant va Zad, deut da guemer possession eus ar Rouantelez a so preparet deoc'h.* Pignat a raïnt neuze gantàn en eê, evit jouissa eus un eürusdet eternel. Pebes graç, pebes recompanç!

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha sonjal a ràn-me alies penaus un deiz e rentìn cont da Zoue eus va oll actionou, comzou, sonjesonou, ha penaus e vezìn barnet hervez va œuvrou?

Sonjal a ràn-me penaus ar pec'hejou-se pere am eus cuzet gant qement a sourci, a vezo disoloet dirac ar bed oll, ma ne labourăn d'o effaci bremàn dre ur guïr binigen?

Ar brassa Sent, goude ur vuez pur ha santel, o deus crenet gant aoun rac jujamant Doue; pebes spont na dleànme qet da gaout, me pehini a zo qen dibourvez a œuvrou-mad, ha qer car-

guet a bec'hejou ! gouscoude e vevàn hep aoun ebet : e güirionez, var betra eo fontet va assuranç-me ?

*Peden.*

O va Zalver ! c'houi pehini a zo bremâ leun a vadelez evit ar bec'herien, na bermetit qet ec'h anconac'hafen biqen e comparissìn un deiz dirac ho tribunal terrupl, evit renta cont eus va oll œuvrou, ha receo ur setanç a vuez pe a varo eternel. Grit, dre ho craç, ma reparin dre ar binigen va fautou tremenet, ha ma reglìn qer mad va buez, ma ellin esperout receo ur setanç favorabl, ha caout an eur da veuli da james ho misericord gant an Ælez hac an oll Zent.

---

## Evit an eil Sul eus an Azvent.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

Sant Yan o veza clêvet er prison e pehini e voa laqet gant Herodes, ar Miraclou a rê Jesus-Christ, a gassas daou eus e zisqibien da c'houlen ountâ hac én voa ar Messi. Hor Zalver a reas eu o fresanç meur a viracl, hac evit oll respont e lavaras dezo : It da rapporti

d'ho Mestr ar pez oc'h eus clêvet hac ar pez oc'h eus güelet; ar re zall a vel, ar re glàn zo pare, ar re varo a ressuscit, an Aviel a zo prezeguet d'ar re baour.

*Sant Vaze*, Chab. 11.

*Meditation var an œuvrou mad ha var ar voyen hac ar facilite hon eus d'o ober.*

S. Yan a c'houlenne dious J.-C. ha beza e zoa ar Messi, ha Jesus a respont dezàn dre e œuvrou. Cetu aze ur guïr voyen da rêi da anaout petra oump, ha d'en em anaout hon-unan. Dious ar frouez a zoug ur vezen ec'h anavezer petra eo.

An œuvrou mad a zo ar guïr merq eus hor vertuz en hor buez : beza e vezint hor c'honsolation en heur ar maro : ober a raint hor c'hurunen, hor gloar, hon eürusdet er bed-all.

Ar goall actionou, er c'hontrol, a zo ur merq eus hor goall inclination hac eus a gorruption hor c'halon : rêi a raïnt deomp un dristidiguez diremed en heur ar maro, ha beza e vezint hon tourmant er bed-all.

Pe seurt œuvrou a rit-hu, pe seurt exempl a roït-hu ? Hac én a aller lavaret

hoc'h ho quelet : cetu aze ur c'hristen mad, ur servicher mad da Zoue?

Petra a ellit-hu da sonjal eus ac'hanoc'h hoc'h-unan, pa sellit ous hoc'h actionou?

Dont a raï un deiz e pehini e carrac'h beza grêt calz a œuvrou mad, mes neuze ne allot mui ober : bremâ e c'hellit : perac eta na rit-hu qet? bremâ hoc'h eus an amzer, ar voyen hac an occasion, bemdez hac e peb lec'h ous en em acquitta eus a zeveriou ho stad hac ho condition. Ober a ellit a bep hini eus hoc'h actionou qellies a œuvr mad, eus hoc'h actionou memes disterra hac ordinala, evel oc'h ober ho labour ordinal pe ho servich, mar er grit gant un intantion santel, evit plijout da Zoue, dre garantez evit Doue.

Ar garantez eo a ro da un action e fris hac e merit. Doue a gonsider mui intantion vad ha calon an den, eguet ne gonsider e action.

Ar c'haëra actionou grêt hep beza rapportet da Zoue, a zo inutil evit an éê : hac ar re disterra, pa o grêr evit Doue, ne chomint qet hep recompanç.

Evit ober œuvrou-mad, ne d'eo qet necesser ober œuvrou bras ha dreist-ordinal. Doue ne c'houlen digueneoc'h nemet ar pez a ellit. Na ellit qet ober pinigennou rust, evel o deus grêt ar Zent; ho labour a zo tenn : he bien, andurit a galon vad ar fatig a santit en ho labour, hac offrit ho poan da Zoue. Na ellit qet ober an aluzen, n'oc'h eus qet a gomodite; paour oc'h hoc'h-unan : souffrit ho paourentez gant paciantet. Na ellit qet pedi calz, clàn oc'h : savit a amzer-da-amzer ho calon varzu Doue, andurit ho clénvet gant resination d'e volonte divin, unissit ho souffrançou gant re J.-C. Er fêçon-ze e ma bepret en ho callout ober œuvrou mad.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Petra oun-me ? Pe seurt œuvrou a ràn-me ?

*Respontit hoc'h-unan.*

Ne ràn-me qet mui a re fall eguet a re vad ?

*Respontit.*

Va güella actionou memes, petra a dalvezont-y dirac Doue ? Evit piou o gràn-me ? O offri a ràn-me da Zoue ?

*Respontit.*

Un deiz e carren beza grêt va oll actionou evit Doue; petra vir ouzìn-me n'er gràn qet? Ah! ret eo dìn commanç d'e ober eus a vremâ, a hirio.

O va Doue! pa zonjàn na estimit netra ar c'haëra actionou, ma na vent grêt gant un intantion santel, hac e recompansit gant larguentez ar re disterra, pa veżont grêt evit ho cloar. Pebes qeuz am eus-me da veza en em zervichet qen nebeut bete vremâ eus ur voyen qen æz da ober ervad va oll actionou! Pebes tenzor a veritou n'am bije-me qet acquisitet, hac am eus collet dre va neglijanç, siouas dìn!

---

## Evit an trede Sul eus an Azvent.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

Sant Yan-Badezour interroget gant ar Farisianet hac én a voa Eli, pe ur Profet, a respontas ne voa nac an eil nac eguile. Piou oc'h-u eta, emind-y, ha petra a livirit-u ac'hanoc'h oc'h-unan? Neuze e lavaras: Ne doun nemet ur vouez digacet gant Doue evit avertissa

ar bed d'en em brepari da receo ar Messi, da behini ne doun qet dign da zilassa e voutou. *S. Yan*, Ch. 1.

*Meditation var an Humilite.*

Considerit humilite S. Yan. Respont a elle d'ar re pere en interroge, penaus e voa Profet ha Precursor ar Messi, gouscoude e humilite a reas dezàn lavaret ne voa qet Profet, ha penaus ne voa qet dign da zilassa e voutou d'ar Messi.

Ar brassa Sent a zo bet ar re humpla en o amzer: cuzat a rent muya ma ellent o vertuziou, hac ar pez o devoa a vras hac a excellant: ne zezirent ha ne glasqent nemet beza reputet evit netra, ha beza disprijet gant ar bed. Beza o devoa santimanchou izel aneze o-unàn, ha n'en em gonsiderent nemet evel ar re disterra eus an oll, hac evel ar brassa pec'herien.

Ha me va-unan, pehini ne doun nemet ur pec'her, pe seurt santimant am eus-me ac'hanòn-me? N'en em breferàn-me qet d'ar re-all?

Eleac'h desirout beza reputet evit netra ha beza disprijet gant ar bed, ne glasqàn-me qet beza estimet ha meulet?

Mar

Mar em eus ur mad pe un avantach benac dreist ar re-all, n'en em c'hlorifiànme qet a guementse, ha n'er publiàn-me qet elec'h e guzet, pe da viana tevel, ha raporti an oll gloar da Zoue?

Ha carout a ràn-me an disprisanç hac an injuriou, pe da viana hac aoüalc'h a humilite am eus-me evit o souffr gant paciantet hac hep en em glêm?

Ne doun-me qet qen arogant ha qen orgouillus na ellàn qet souffr an distera disprijanç, pe ar bianna humiliation? Pebes differanç etre santimanchou ar Zent ha va re-me! Peguen humbl oantii, ha peguen orgouillus oun-me!

Gouscoude ma ne doun humbl, ne antreìn birviqen e Rouantelez Doue. Ar superbite e deus collet an drouc-Ælez, o chasseet eus an êe hac o frecipitet en ifern. Doue a resist ous ar re superb, hac a ro e c'hraçou d'ar re humbl. An nep en em izellaï, eme hor Zalver, a vezo huellêt, hac an nep en em huellaï, a vezo izellêt.

Va ene, en em gonsider da-unan; consider da fragilite, da bec'hejou ha da neant, hac e cavi peadra d'en em humilia.

O va Doue! ne gavàn ennòn nemet re a sujet d'en em humilia; mes ne allàn qet beza humbl nemet dre ho misericord; accordit dìn eta, me ho suppli, ar c'hraç d'en em disabusi dious ar santimanchou vên a estim am eus bet ac'hanòn bete vrêmâ : roit dìn ar c'hraç d'en em disprijout va-unan, : roit dìn ar c'hraç da suporti ha da garet an disprijanç hac an humiliationou hervez an exempl hoc'h eus roet dìn, qen dreizoc'h hoc'h-unan, qen dre ho Sent.

---

## Evit ar bêvare Sul eus an Azvent.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Sant Yan-Badezour, pehini o veza c'hoas ur c'hrouadur yaouanc, a voa en em dennet en desert, a guitâs e solitud d'an oad a drêgont vloas, hac a zeuas var bord rivier Jourdren evit prezeg ar binigen, hac evit publia donediguez ar Messi. N'en devoa evit guiscamant nemet croc'hen ur c'hânval, hac evit oll magadurez un nebeut mel sauvach, dour ha grisiou lousou. Grit pinigen, emezàn d'ar bobl pehini a zirede e foul

evit e glêvet hac e velet; grit pinigen evit en em disposi da receo Redemptor ar bed. Peb den a velo souden ar Zalver pehini a zeu eus an êe evit redemption ar bed-oll. *S. Lucas*, Ch. 3.

*Meditation var ar Binijen.*

1 *Poent.* Ret eo ober pinigen.

2 *P.* E pe fêçon e rêr pinigen.

Sant Yan ne zortias eus e zezert nemet evit prezeg ar binigen; an oll Brofetet o deus bepret prezeguet ar binigen; Jesus en deus commancet e bredicationou dre exhorti ar bobl da ober pinigen, ha disclêrya a ra penaus hepdy ne zeus qet a zilvidiguez. Doue a zo just: evelse ar pec'het a dle beza punisset er bed-mâ pe er bed-all; ret eo eta ober pinigen.

Ar binigen a zo necesser, nonpas hepqen evit effaci ar pec'hejou commetet, mes c'hoas evit en em breservi eus ar pec'het en amzer da zont. Hor sempladurez hac hor fragilite a zo bras. Adversourien hor silvidiguez, an drouc-speret, ar bed hac ar c'hic, a ra deomp ur brezel continuel, ha ne allomp o zrec'hi nemet dre ar binigen.

Ar brassa Sent, petra benac ma voa

pur ha santel o buez, ha ma pellaent muia ma ellent dious ar bed ha dious an occasionou eus ar pec'het, o deus grêt pinigennou ar re rusta. Ha credi a ellàn-me goude-se e ven exant d'e ober, me pehini am eus commetet qellies a bec'het, hac a zo exposet da qellies a zanger?

2 *P.* Ret eo ober pinigen; mes petra a dleàn-me da ober evit qementse?

Renoncit d'ar pec'het ha d'an occasionou a ell ober deoc'h e gommeti; labourit da vortifia ho coal inclinationou; grit œuvrou mad evit repari an drouc oc'h eus grêt hac ar goal exempl oc'h eus roet; en em abstenit muya ma ellot eus ar blijadurezou permetet, en intantion da satisfia evit ar blijadurezou difennet oc'h eus qemeret. Pratiqit ar vertuziou control d'ar viçou da bere oc'h bet sujet.

Ur binigen excellant eo c'hoas souffr gant paciantet hac a galon vad an afflictionou, ar c'hollou, ar c'hroasiou a zigoez ganeoc'h. Ur binigen vad eo anduri gant resination da volonte Doue ar boan a zantit en hoc'h etat, en ho tieguez, en

ho labour, oc'h offri ar boan-se da Zoue evit satisfaction eus ho pec'hejou.

Evit en em excita da ober pinigen, sonjit penaus ec'h ellit dre eno ober ho purgator er bed-mâ; sonjit er gloar a brocuro deoc'h en eê hó pinigen hac ho mortificationou.

Mar seblant deoc'h e ve diez ha rust ar binigen, gouezit penaus ar c'hraç interior hac an onction a scuill Doue en ene, a ra e c'haout douç hac agreabl. Ar Zent a voa leun a gontantamant hac a joa e creiz ar rusta pinigennou.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha comprenet am eus-me biscoas peguen necesser eo ar binigen, ispicial d'ar bec'herien, ha da ur pec'her eveldòn?

Pe seurt pinigen, pebes mortification am eus-me grêt em buez?

Pe seurt plijadur am eus-me refuset d'am c'horf evit e bunissa eus ar blijadurezou criminel en deus qemeret?

N'am eus-me qet credet penaus goude beza côvessêt va fec'hejou, ha recevet an absolven, n'em boa mui ezom ebet da ober pinigen?

N'am eus-me qet sonjet e rën aoüalc'h

a binigen o caout em stat calz a labour, a sourci hac a fatig? Mes penaus em eus-me souffret ar poaniou-ze? Hac o recevet am eus-me gant soumission da volonte Doue? O offret am eus-me da Zoue evit pinigen eus va fec'hejou? Allas! bevet am eus e creiz ar boan hae ar binigen, ha defaut ober usach vad eus va foaniou, n'am eus grêt pinigen ebet.

Me guemer hirio ar resolution da receo gant ur speret a binigen, qement poan a êruo ganén. Pe seurt poan benac am bezo, e leverin bepret : Peguen eürus oùn-me, mar gallàn gant qen nebeut a dra satisfia da Zoue, ha racquita ar poaniou am eus meritet dre va fechejou!

O va Doue! va c'hrénvaït em resolution gant ho craç oll-galloudec.

---

EVIT AR ZUL GOUDE NEDELEC.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

AN Itron Varia a zougas JESUS d'an Templ evit e bresanti d'e Dad Eternel. Rancontri a eure eno Simon, pehini goude beza e anavezet evit ar Messi hac e adoret, a brofetisas dezi penaus he

Mab divin a andurje calz abeurs an dud, ha penaus hi e-unan e devije e c'halon mantret gant glac'har, o velet ar goal drêtamant a vije grêt d'he Mab. Disclêrya a eure ive dezi penaus petra benac ne voa deut Jesus er bed nemet evit silvidiguez ar bed oll, calz gouscoude dre o faut ne zeuzent qet da brofita eus a c'hraç ar Redemption, ha penaus evelse e vije he Mab ur sîn a zilvidiguez evit calz, hac ur sin a reprobation evit calz a re-all. *S. Lucas*, Ch. 2.

*Meditation var an necessite da heulia ha da imita Jesus-Christ.*

Considerit penaus hor c'henta hac hor brassa studi a dle beza da gontempli buez J.-C. evit e imita. Hor sqüer hac hon exempl eo. Disclêrya a ra deomp penaus, mar fell deomp beza eus an nombr e zervicherien, e tleomp absolumant mont d'e heul. Lavaret a ra da bepini ac'hanomp evel ma lavaras d'e Zisqibien : Roet am eus exempl deoc'h, evit ma reot ec'his ma em eus grêt vaunan : mar doun bet humbl, douç ha paciant, mar am eus pellet dious an

enoriou, mar am eus renoncet d'ar blijadurezou, mar am eus douguet va c'hroas, mar am eus souffret hep en em vengi hac hep en em glêm, mar am eus pardonet d'am adversourien, e zeo evit oc'h angagi d'am heulia e qementse.

Jesus en deus grêt abondamant eus e gostez qement a voa ret evit hor sauvetât; disquezet en deus deomp hent an eê; hon instruet en deus dre e zoctrin ha dre e exempl; hon delivret en deus eus a buissanç an drouc-speret; hon reconciliet en deus gant Doue e dad; roet en deus deomp an oll moyenou a zilvidiguez: mes goude qementse-oll, ma na reomp un usach mad eus e c'hraçou, ma na heuillomp qet an hent en deus desqet deomp, ma na zeuomp d'e imita, qement en deus grêt evidomp, qement en deus souffret, an oll goad en deus scuillet, a vezo inutil deomp, ha na zervicho nemet evit hor brassa condaonation.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Heulia a ràn-me J.-C.? e imita a ràn-me? va buez hac y zo henvel ous e hini? Jesus en deus caret ar baourentez:

ganet eo bet, bevet en deus, ha maro eo en ur baourentez vras. Ne garàn-me qet er c'hontrol madou an douar; n'am eus-me qet va c'halon stag outo? mar am eus dienez eus a un dra benac, na deuàn-me qet d'en em jala ha da vurmuri?

Jesus a zo bet humbl; ha me n'oun-me qet orgouillus ha superb?

Jesus a zo bet douç; ne doùn-me qet colerus?

Jesus en deus pardonet d'e adversourien; ne glasqàn-me qet en em vengi eus va re?

Jesus a zo bet paciant, ha na fell din souffr netra!

Jesus a zo bet dispriget, hac e fell din beza enoret!

E vuez a zo bet leun a boaniou hac a zouffrançou, ha me ne glascàn nemet beva em æz hac em flijadur!

O va Zalver! peguen dishenvel eo va buez dious hoc'h hini! Peguer ravisset oùn-me, pa gonsideràn ho vertuziou! Mes peguer spontet oun-me, pa zellàn ous va viçou!

C'houi eo va mestr, va sqüer ha va

exempl; hoc'h imita hac oc'h heulia e peb lec'h e fell dìn hivisiqen, gant ar zicour eus ho craç.

Va zicourit da regli va oll actionou ha va oll desiriou hervez ho re, da gonsideri eveldoc'h gant disprijanç madou, enoriou ha joaüsdet ar bed, ha da gredi parfet penaus ar brassa avantach hac ar brassa consolation a allàn da gaout er vuez-mâ, eo hoc'h imita hac hoc'h heulia.

---

## Evit ar Sul qenta goude ar Rouane.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus d'an oad a zaouzec vloaz a yeas gant S. Joseph ha gant e Vam biniguet da visita an Templ a Jerusalem en un deiz solennel. Pa voe achu ar solennite eus ar Gouel, ar Verc'hes sacr ha S. Joseph a bartias evit mont d'ar guær, o sonjal e teue Jesus e compagnunez re-all eus o anaoudeguez hac eus o c'herent. Pa voent avancet en hent, en em leqejont d'e glasq ha d'e c'houlen; mes evel n'er c'hevjont qet, e tistrojont var o c'his da Jerusalem, aflliget ha desolet : e gavout

a rejont en Templ e creiz an Doctoret eus al Lezen, da bere ec'h explicqe ar Scritur Sacr. *S. Lucas*, Ch. 2.

*Meditation var ar c'holl eus a c'hraç Doue, ha var ar voyen da repari ur c'holl qer bras.*

An Itron Varia a voa afflijet, hep gallout en em gonsoli, abalamour ma voa dianqet Jesus; ar pec'her a dle gant muy a rêson beza afflijet ha caout e galon mantret, pa en deus collet ar c'hraç, pa en deus collet Doue.

Goëla a rit pa velit ho tad, ho mam, pe ho crouadur o vervel; goëla a rit pa êru ganeoc'h ur c'holl temporel benac, ha ne rit vân ebet pa gollit ar c'hraç, pa zeu hoc'h ene da vervel dre ar pec'het. Gouscoude en ur goll ar c'hraç-se, e collit ar mad souveren, e collit ar Barados, e collit Doue, e collit tout. Na voëlit qet evit ar c'holl eus a draou ar bed-mâ, ho taëlou n'o rentint qet deoc'h; mes goëlit abalamour ma oc'h eus collet ar c'hraç : an daëlou-se a raï deoc'h e c'havout.

2. *P.* Considerit penaus ar Verc'hes

sanlel, qerqent ha ma santas e voa dianqet he Mab, a zistroas da Jerusalem d'e glasq; evelse ive, pec'her, qerqent ha ma oc'h eus collet graç Doue, qerqent ha ma zoc'h coezet er pec'het, labourit da zortial eus ar stat maleürusse hep differi. Dangerus eo beva en ur stat e pehini ne falfe qet deoc'h mervel. Pa ellit mervel e pep moment eus ho puez, na zifferit qet ho conversion. It da glasq Jesus-Christ en Templ ebars ur c'hôvessour : eno eo er c'hefot.

Penaus ec'h ellit-hu beva na cousqet e peoc'h, o veza e stat a bec'het marvel? Ha c'houi a ouffe cousqet e repos var bord ur punç pe ur precipiç, ha gant ur serpant en ho qichen ?

Ma vizac'h bet surprenet gant ar maro ebars er stat-se, evel ma zeo digouezet gant calz a re-all, siouaz dezo, pelec'h e vec'h-hu bremâ ?

*Reflexion varnomp hon-unan.*

E pe stat emaoùn-me? Ha me a zo e graç Doue? Ha me a zo er meaz eus e c'hraç? Va c'houstianç ha ne reproch-y netra dìn? N'e maoun-me qet e stat a bec'het marvel? Ha me a garre mervel er

stat

stat e pehini en em gavàn bremâ? Ret eo dìn eta sortial eus anezàn hep dale ; ret eo dìn en em laqât e stat da vont dirac Doue, pa blijo gantàn va guervel.

O va ene! trugareca an Autrou-Doue da veza da zeportet bete vremâ ; profit eus an amzer a ro did dre e vadelez, ha na zale qet pelloc'h da effaci da bec'hejou gant an daëlou eus ar binigen, evit ober da beoc'h gant Doue hac antren en e c'hraç.

---

## EVIT AN EIL SUL GOUDE AR ROUANE.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS hac e Zisqibien, hac an Itron Varia a voe pedet da un eured er guær a Gana e Galilee. Carga a reas a c'hraçou an dud nevez, hac ober a eure ur miracl en o faveur, o chench an dour en ur guin excellant. *S. Yan*, Ch. 1.

### *Meditation var an disposition reqis evit ober un demizi eürus ha santel.*

Considerit da guenta e zeo ret caout ur vocation legitim, da lavaret eo, ret eo beza galvet gant Doue d'ar stat-ze.

Ne aparchant nemet ouz Doue, eme ar Profet, disposi eus hor fortun. Da Zoue eo d'hon laqat er stat hac er gondition a blijo gantàn, ha nonpas deomp d'e choas hon-unan.

Darn a zo galvet gant Doue da zemizi, darn da chom er bed hep demizi, lod zo galvet da antren er c'houenchou, lod-all evit beza tud a Ilis.

Mar qemerit ar stat pehini a zo destinet deoc'h gant Doue, e vevot contant ennàn, hac e vezo æz deoc'h ober ho silvidiguez. Mes mar choasit ur stat da behini ne doc'h qet galvet, ne guefot nemet displijadur er vuez-mâ, hac e viot en danger bras d'en em goll, abalamour Doue ne deo qet obliget da rêi deomp graçou special evit trec'hi an difficulteou a zo en ur stat e pehini e vemp en em angaget a enep e volonte.

Abars eta en em angagi e stat a briedeles nac e stat-all ebet, goulennit alies digant Doue, dre bedennou fervant, ar sclêrigen evit anaout an hini en deus destinet deoc'h. Examinit an obligationou hac an difficulteou eus a bep stat, ha güelit ha c'houi zo capabl d'en em

acquita ervad eus an obligationou-ze.

Qemerit c'hoas cusul digant ur c'hôvessour pe un directour mad. Selaouit an avisou fur a royo deoc'h ho qerent; mes selaouit mui c'hoas mouez an Autrou-Doue eguet hini ho qerent. Ma ne doc'h qet galvet gant Doue d'ar stat a bropoсont deoc'h, hac int eo a royo deoc'h graçou evit en em zauvetât ennàn? Hac o tenna e raint-ii eus an ifern, pa viot èn em brecipitet ennàn evit plijout dezo?

Goude beza goulennet sclêrigen digant Doue ha qemeret avis ho tirectour, mar güelit e vec'h galvet d'ar stat a briedelez, considerit an dispositionou a dleit da gaout evit ober un demizi mad, eürus ha santel. Da guenta, sonjit da gonservi bepret un intantion pur ha chast, sonjit da zemizi, nonpas evit ho contantamant nac evit ar blijadur, mes abalamour ma credit beza galvet gant Doue d'ar stat-se, ha ma esperit ober qentoc'h ho silvidiguez ennàn, eguet na raec'h en un all.

D'an eil, seulvui ma tostayo an amzer da eureuji, redoublit ho pedennou evit tenna graç Doue var hoc'h eured. Sonjit oc'h'eus ezom eus a galz a c'hraçou evit

bevà ervad er stat-se ; pep stat en deus e boan , hac ar stat a briedelez ne deo qet an hini en deus an nebeuta. Poan zò gant bugale, pa vent bian, hac alies muy c'hoas pa vent deut bras; speret an eil pried n'en deo qet bepret henvel ouz speret eguile.

D'an drede, bezit e stat a c'hraç pa recevot Sacramant ar Briedelez : ur sacrilach eo e receo e stat a bec'het marvel, hac en em briva eo eus an oll graçou a dlefac'h da receo en hoc'h eured.

D'ar bêvare, tremenit devez an eured gant modesti, gant temperanç hac en ur fêçon christen.

Peguen nebeut a zeu da zemizi gant an dispositionou-ze! Ha souezet e tleer beza mar güeler qement a zivisionou, a zizurzou, a valeuriou en tieguezou, pa zeu qen nebeut a dud da zemizi hervez Doue! Eleac'h ar burete', ar beden hac an aluzen, pere eo ar voyenou da gouvia Jesus d'e eured, ne veler alies nemet impurete, ebatou, dançou, mezventiou qent ha goude an eured. E güirionez, hac ennes eo ar voyen da denna benediction ha graç Doue var e eured?

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Mar oc'h eus grêt dija ar choas eus ur stat a vuez, mar oc'h eus dija grêt ho fortun, ha c'houi ho poa, abars en em angaji, examinet mad ho vocation?

Mar doc'h angajet e stat a Briedelez, ha c'houi ho poa an dispositionou necesser evit receo santelamant ar Sacrament-se?

Penaus hoc'h eus-hu tremenet an devez eus hoc'h eured?

Goulennit pardon digant Doue eus ar fautou ho pe grêt. Sonjit d'o repari dre hoc'h œuvrou mad, ha souffrit gant ur speret a binigen ar boan eus ho stat.

Tud yaouanc, c'houi pere n'oc'h eus qet c'hoas grêt ar choas eus a ur stat a vuez, commancit ur bloas pe zaou abars qemer ho resolution da c'houlen sclêrijen an eê. Offrit alies da Zoue ho pedennou hac ho communionou en intantionze, ha grit bemdez ar beden-mâ : Va Doue, me a fell dìn a grenn ober va silvidiguez, coustet pe gousto. Grit dìn, va Doue, anaout al lec'h hac ar stat e pehini e fell deoc'h ho servichen, hac e pehini ec'h allìn ober va silvidiguez

gant muy a assuranç. En em abandoni a ràn etre ho taouarn, disposit eus a-c'hanòn hervez ma plijo ganeoc'h.

## AVIS.

*Pa ve Pasq abred, e ve nebeutoc'h a Suliou goude ar Rouane, da lavaret eo, etre ar Rouane hac ar Septuagesim, pehini a êru bepret pemzec de abars Sul ened; neuze e ve ive muy a Suliou goude ar Pantecost, da lavaret eo, etre ar Pantecost hac an Azvent. Mar gu'êru eta Sul ar Septuagesim goude an eil, pe an drede, pe ar bêvare, pe ar bempet Sul varlerc'h ar Rouane, e reot ar veditation merqet evit Sul ar Septuagesim, hac e tremenot ar re-all, pere o devezo o flaç goude an drede Sul varnuguent varlerc'h ar Pantecost, hervez ma zeo merqet eno.*

---

## EVIT AN DREDE SUL GOUDE AR ROUANE.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

PA antree Jesus er guær a Gafarnaom, ur C'hantener, da lavaret eo, un Officer pehini a gommande var cant soudard, a yeas d'e gaout hac a lavaras dezàn : Salver, beza em eus ur servicher clàn em zy, hac a soufr ur boan diremed.

Jesus a respontas : Mont a rìn d'y, ha me er pareo. An Officer a replicas : Ne veritàn qet, va Zalver, ec'h antrefac'h em zy ; gant ur gomz hepqen a leverrot amâ, ec'h ellit renta dezàn ar yec'het. Jesus a veulas, dirac an oll, feiz an Officer-ze, hac a lavaras dezàn : Iit, ha ra vezo grêt hervez ma hoc'h eus credet ; hac er memes heur ar servicher en em gavas pare. *Sant Vaze*, Chab. 8.

*Meditation var ar Feiz.*

Evit beza salvet, eo ret credi qement a gred hac a zesq deomp hor Mam santel an Ilis, ha regli *hor buez hervez ar Feiz.*

Considerit penaus ar Feiz a zo ur vertus absolumant necesser evit beza salvet. Hep ar Feiz ne aller qet plijout da Zoue, eme an Abostol S. Paul.

Ret eo credi ferm, parfet, hep douetanç ebet an oll güirioneou en deus revelet Doue, hac a bropos deomp an Ilis eus e bers da gredi. Ne d'eo qet gouscoude aoüalc'h credi ar güirioneou ar Feiz, ret eo c'hoas regli hor buez hervez ar Feiz a behini e reomp profes-

sion, hervez ar pez a zesq deomp an Aviel. Ne viot qet salvet evit beza bet Christen, mes evit beza grêt œuvrou ur C'hristen. Ar Feiz hep an œuvrou mad, a zo ur Feiz maro, ur Feiz inutil, pehini ne servicho nemet evit hor c'hondaonation.

Mar hor bez ur Feiz parfet, e vez souden distrujet an oll viçou ha reformet ar bed oll; ma ve ar güirioneou eus ar Feiz imprimet doun en hor speret, netra ne ve capabl da ober deomp coueza er pec'het; disprijout a raemp enoriou, madou ha plijadurezou ar bed evel traou dangerus. Souffr a raemp gant joa ar poaniou, an afflictionou, an injuriou, evel moyenou avantajus evit hor silvidiguez; pratica a raemp gant courach ar binigen hac an oll vertuziou.

Mar doump qen lezirec e servich Doue, qen diegus d'en em acquita eus hon dever hac eus hon obligationou; mar güeler qement a zizurs er bed, petra zo caus a guementse nemet hon nebeut a feiz, hac an nebeut a reflexion a reomp var ar güirioneou bras eus hon religion?

*Grit amâ reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha credi a rit-hu parfet an oll güirioneou eus ar Feiz? Credi a rit-hu ez eus un Doue pehini ho qüel hac ho clêv, dirac pehini e rencot apparissa un deiz evit renta cont ous hoc'h oll œuvrou, ha receo ho setanç diveza? Penaus ec'h ellit-hu eta ober en e bresanç ar pez ne gretac'h qet ober dirac un den?

Ha c'houi a gred penaus Doue, dre e brovidanç, en deus sourci eus a bep tra? Perac eta e vurmurit-hu en ho paourentez pe en ho poaniou?

Ha credi a rit-hu penaus ur pec'het marvel hepqen ho rent coupabl eus a boaniou an ifern? Penaus e teuit-hu eta da gommeti qellies a hini hep remors, heb aoun ebet?

Ha credi a rit-hu penaus evit beza salvet ez eo necesser trec'hi ho coal inclinationou, renonç d'ar bed, d'ar c'hic, d'an drouc-speret, pardoui a galon d'oc'h adversourien, beza humbl, beza trugarezus, hac en ur guer, heulia ar reglennou eus an Aviel?

Ma na gredit qet ar güirioneou-ze oll, n'hoc'h eus qet a Feiz ha ne veri-

tit qet douguen an hano a Gristen; mar o c'hredit hep o fratica, en em gondaonit hoc'h-unan. Nep ne gred qet, eme Sant Yan, a zo dija barnet; mes nep a gred, a zo dija condaonet.

Grit resolution da ober alies Actou a Feiz, ha da ober reflexion var ar güirioneou bras eus hon Religion; qementse ho sicouro calz da gundui ur vuez christen. Qementse a inspiro deoc'h santimanchou bras eus a Zoue, eus e buissanç, eus e brovidanç, eus e vadelez, eus e justiç, hac a raï deoc'h beva en e zoujanç hac en e garante. Hac e vec'h couëet er brassa disurz, ar reflexionou-ze a zo capabl d'ho tenna eus anezàn ha da ober deoc'h terri pep goal accustumanç.

Va Doue, me a gred ferm an oll güirioneou hoc'h eus revelet, hac a bropos deomp an Ilis eus ho pers da gredi.

Me ho trugareca, va Doue, da veza grêt dìn ar c'hraç da veza bet ganet er Religion Gristen.

Grit, va Doue, ma reglin va buez hervez ar Feiz, hervez ho Lezen, hervez an Aviel.

EVIT AR BÊVARE SUL GOUDE AR ROUANE.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o veza en ur vag var ar môr gant e Zisqibien, e savas un avel hac un tourmant qer bras, ma voe goloet ar vag gant an houliou vôr. Jesus a gousqe gouscoude; e Zisqibien en difunas, en ur lavarat : Hor Mestr, hor savetaït, mont a reomp da goll. Jesus a lavaras dezo : Perac hoc'h eus-hu aoun, tud a nebeut a feiz? Neuze o sevel, e commandas d'an avel ha d'ar môr, ha qer buan an avel a souplaas hac ar môr a galmas. Ar re a voa presant a voe soueset meurbet, hac e lavarent etrezo : Piou eo an den-mâ, ma obois dezàn an avel hac ar môr? *Sant Vaze*, Ch. 8.

*Meditation var an Tentationou.*

1 *Poent.* Evit petra e permet Doue e vemp tentet.

2 *Poent.* Ar pez a dleomp da ober pa santomp an dentation.

Considerit penaus an tourmant-ze a represant ar pez a erru ganeomp var ar môr perillus eus ar bed-mâ, e pehini

oump exposet da un infinite a zangerou, a gontroliezou, a dentationou. Beza ez eus bepret un avel benac o c'hueza, un dentation benac pehini hon tourmant, un dristidiguez pe ur boan benac pehini a droubl peoc'h hon ene. —

Doue a bermet qementse evit distaga hor c'halon diouz ar vuez-mâ, e pehini ne gavomp nemet trubuill ha miser; Doue er permet, evit ober deomp santout hor sempladurez, ha peguement e tleomp disfisiout eus ac'hanomp hon-unan; Doue er permet evit eprouvi hor vertus. *Abalamour ma oac'h agreabl da Zoue*, eme an Æl da Dobi, *eo bet necesser ma vec'h bet eprouvet dre an dentation.* Doue er permet evit hor purifia; rac evel an tân a amprou hac a burifi an aour, evelse, eme ar Speret-Santel, an dentation a amprou hac a burifi mui-oc'h-mui an den just. Doue er permet erfin evit rêi deomp occasion da bratica ar vertuziou, ha da gresqi hor merit hac hor c'hurunen en eê.

2 *Poent.* Considerit penaus an Ebestel oc'h en em velet en danger da vont da goll, o devoe recours da Jesus-Christ.

Disqit

Disqit dre o exempl ar pez a dleit da ober abars pep tra, pa santit an tourmant eus an tentation o sevel en hoc'h ene; ho pet recours d'an hini pehini hepqen a ell ho sauvetât hac ho telivra eus a bep drouc. N'en em arrêtit qet neuze da ober reflexion varnoc'h hoc'hunan, na da selaou pe da examina an tentation; mes ractal ho pet recours da Zoue, evel ma o devoe an Ebestel, ha lavarit dezàn : Va sicourit, va sauvetait, va Doue, emedon en danger d'en em goll.

Consider amâ, va ene, ar vadelez eus a Jesus en andret e zervicherien pere en em guev en danger; qerqent ha ma clêo mouez e Ebestel, e teu d'o sicour ha d'o c'honsoli : lavaret a ra dezo ne dleont caout aoun ebet pa edont gantàn, ha laqat a ra dre e gomz ar peoc'h hac ar c'halm en o sperejou.

O peguer mad eo esperout e Jesus, ha laqat e fizianç ennàn! rac piou en deus-én pedet a vir galon, ha n'e d'eo qet bet selaouet? Piou en deus bet recours dezàn en e ezom, ha n'en d'eo qet bet sicouret?

*Grit reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Qerqent ha ma santit an tentation, ha recours hoc'h eus-hu da Zoue dre ar beden ?

Ha fiziançhoc'h eus-hu ennàn ?

Ha ne d'eo qet eus an defaut a fiziançe teu ho tigonfort hac ho tigourajamant?

Elec'h laqat ho fizianç en Doue, n'en em abandonit-hu qet hep resistançebet d'an tentation, da adversour ho silvidiguez, d'an drouc-speret, o credi ne ellit qet resista outàn ? Penaus eta, ha disfiziout a rit-hu eus e vadelez ? O peguen nebeut a feiz hoc'h eus-hu ! Ne ouzoc'h-hu qet penaus ne arru netra ganeoc'h nemet dre urz Doue pe dre e bermission, ha penaus e oar tenna ar mad eus an drouc ? En em abandonit eta etre e zaouarn en amzer an tentation ; galvit-én d'ho sicour, ha laqit hoc'h oll fizianç ennàn. Gant ur gomz hepqen ec'h ell laqat ar c'halm hac ar peoc'h en hoc'h ene.

O va Doue ! anaout a ràn va sempladurez ha va fragilite, mes gouzout a ràn ivc penaus ec'h ellit, hac ez oc'h

prest bepret d'am souten a enep an attacou eus an tentationou. Rac-se, o tisfiziout ac'hanon va-unan, hac o laqat va fizianç ennoc'h, e lavarìn deoc'h em affliction, evel an Ebestel : *Va sicourit, va Doue ; emaoun en danger d'en em goll ;* hac esperout a ràn n'em abandonot qet e creiz an danger.

---

EVIT AR BEMPVET SUL GOUDE AR ROUANE.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

ROUANTELEZ an Eê, eme hor Zalver, a zo hénvel ouz un den pehini en deus hadet greun mad en e zouar; mes epad an nôz e adversour a hadas yvre etouez an ed. E servicherien o velet ur maread amzer goude-ze an yvre o cresqi emesq an ed, a lavaras dezàn : Mestr, mont a reomp, mar qirit, da zisplanta an yvre-se. Ne d'eo qet poent c'hoaz, emezàn, gant aoun na zeuac'h da zisc'hrizienna er memes amzer an ed mad; mes gortozit amzer an eaust, neuze e testumot an yvre evit e deureul en tan, hac e leqeot an ed em grignol.

*Sant Vaze*, Chabistr 13.

*Meditation.*

1 *Poent.* Doue a souffr ar re vechant.

2 *Poent.* O anduri a dleomp ive gant paciantet.

Considerit penaus Doue a oar tenna ar mad eus an drouc. Souffr a ra ar re vechant, evit exerci paciantet ar re vad. Ma ne vize qet bet a dirantet, ne vize qet bet a verzerien.

Doue a souffr ar re vechant evit disqüez e baciantet hac e vadelez. Da bep heur, e peb lec'h Doue a zo offanset, e peb fêçon ha gant peb seurt tud. En em venji a elfe, ha coll evit james ar re en offanç, ha n'er gra qet; er c'hontrol, ober a ra vad dezo : alies e ro dezo madou en abondanç ; o c'hlasq a ra, rêi a ra dezo amzer da ober pinigen, ha ne ancoua netra evit o gounit, hep en em rebuti evit tra ebet. Peguen admirabl eo ho paciantet hac ho madelez, va Doue ! Pebez mez evidon-me beza qen nebeut paciant ! An distera tra, ur gomz, un netra a ra dìn en em laqat e coler, en em dransporti, en em venji.

3 *Poent.* Considerit penaus pa souffr añ Autrou-Doue ar re vechant gant qe-

ment a vadelez, e tleit ive hoc'h-unan o anduri gant paciantet hervez e exempl. Ho pet câz ouz an drouc a reont, mes arabat eo coll ar garantez a dleit da gaout evito. Elec'h o c'hassât, e tleit qent caout truez outo, o velet e redont d'o maleur ha d'en em goll da james.

Mar hoc'h eus gallout, distroit-o diouz ar goall hent a guemeront. Sicourit-o da sortial eus anezàn dre hoc'h avisou mad; da viana goulennit digant Doue ar c'hraç eus o c'honversion.

Ar brassa pec'herien a ell en em gonvertissa; na zisesperomp qet eus a zen, rac an nep a zo bremâ fall ha mechant a ell dont da veza mad ha just. En em humiliomp ha n'en em breferomp qet d'ar re a velomp couezet e fautou bras ha scandalus.

Ma na gouezit qet hoc'h-unan er memes fautou, trugarecaït Doue da veza ho prezervet; sonjit penaus hoc'h eus defautou all marteze brassoc'h. Alies ne velomp qet hor fautou honunan : güelet a reomp ur blousen e lagad hon nessa, ha ne velomp qet un treust en hon hini.

Petra benac memes ne rebech netra deoc'h ho coustianç, n'en em estimit qet evit se mui eguet ar re-all, rac ne d'oc'h qet sur ha c'houi a zo e graç Doue pe ermeas eus e c'hraç; ne ouzoc'h qet nebeutoc'h c'hoas ha c'houi a bersevero betec ar fin e stat a c'hraç; ne ouzoc'h qet ha c'houi a zo yvre destinet evit an tân, pe ed mad pehini a vezo laqet e grignol an tad a famill.

En em humiliit eta bepret, ha ne zisprijit qet ho nessa; en em gonsiderit evel an distera eus an oll, ha credit ne zeus den semploc'h na frajiloc'h eguedoc'h.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Mar doc'h obliget dre hoc'h etat da veva gant tud mechant, tud control, tud viciùs, n'oc'h eus-hu qet cas ha maliç outo, elec'h caout truez outo, o velet an danger e pehini emaïnt eus o zilvidiguez?

Ne roit-hu qet dezo goal-bedennou, elec'h pedi evit o c'honversion?

Essât a rit-hu o gounit dre ho paciantet ha dre ho touçter?

*Peden.*

O va Doue! qemer a rit paciantet

ganén, en despet d'an defautou a velit ennòn, en despet d'an offançou a gometàn en hoc'h enep, en despet d'am ingrateri en hoc'h andret; peguen mechant benac ez oun, em souffrit, em c'hirit, e rit vad dìn. Grit, dre ho craç, ma teuìn da imita un exempl qer caer a baciantet hac a vadelez.

---

## Evit ar c'huec'hvet Sul goude ar Rouane.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Rouantelez an Eê, eme hor Zalver d'e Zisqibien, a zo hénvel ouz ur c'hreunen seneve pehini a hader en ur parc; ar c'hreunen-ze a zo ar biana eus an oll hadou; mes pa vez cresqet, e teu da veza brassoc'h eguet an oll lousaou all, hac e teu da veza ur vezen, en hevelep fèçon ma tisqen lapousset an eê da reposi var e vrancou. Rouantelez an Eê, eme c'hoas hor Zalver, a zo ive hénvel ouz un tamic goell laqet etouez ar bleud pe an toaz, pehini a ra d'an toaz oll c'hueza ha goï. Evellen eo ec'h explique J.-C. e zoctrin celestiel dre gom-

parêsonou familier. *S. Vaze*, Ch. 13.

*Meditation var ar fidelite en traou bian ha dister.*

1 *P.* Hor silvidiguez a zepant alies eus hor fidelite da Zoue en un dra vian.

2 *P.* Hor reprobation a gommanç peurvuya dre hon infidelite en traou bian.

Considerit penaus hor silvidiguez eternel a zepant alies eus hor fidelite da heulia un inspiration vad deut deomp eus an Eê, pe da brofita eus un avis mad roet deomp, pe da ober reflexion var ul lectur vad hor be clêvet. Ur sonjeson vad, pa en em arreter da ober reflexion enni, a zeu da brodui effejou bras en ene.

Hor silvidiguez a zepant eus hor fidelite d'en em viret ous ar fautou dister. An hini en deus aon rac ar pec'hejou bian, ne gouezo qet e pec'hejou bras. *Nep a zo fidel*, eme hor Zalver, *en traou bian, a vezo fidel en traou bras.*

Ne gavomp nemeur an occasion da ober traou bras ha dreist-ordinal evit Doue. En em santifia a dleomp eta dre an traou commun hac ordinal a reomp bemdez. Greomp mad hon labour ordi-

nal, greomp-én gant un intantion santel; suportomp a galon vad ar poaniou eus hon etat; souffromp gant paciantet an injur-se, an disprijanç-zē, ar gomz rust-se; e qementse e consist ar santelez.

An distera action a vertus a verit ur recompanç en eê. Doue a gonsider muy ar garantez gant pehini e labouromp, eguet ne gonsider hon action. Doue n'en deus ezom a netra digueneomp; ne c'houlen nemet hor c'halon hac hon oboissanç.

Hor vertus hac hor perfection ne gonsist qet oc'h ober traou bras, mes oc'h ober ar pez a c'houlen Doue diganeomp. An traou biana ha distera ne dint muy bian na dister pa vent grêt evit Doue. Hor fidelite en traou bian a zo ur merq euz hor garantez evit Doue. Ar spont rac an ifern hon ampech da gommeti pec'hejou marvel; mes carantez Doue a inspir deomp horrol ouz ar re veniel. Un dra vras ha parfet eo, eme S. Augustin, beza fidel da Zoue en traou dister.

1 *P.* Un dra vian a denn da vras. Dre ur pec'het bian e commanç an dizurzou brassa; eus ur fulen dân e teu un tân-

goall ; eus ur c'hreunen seneve e sav ur vezen ; un tamic goell a ra d'an toaz oll trenca. Clasqit ar zourcen eus ho tizurzou, hac e c'hefot en infideliteou dister hoc'h eus en em bermetet, pe en neglijanç hoc'h eus bet er gommançamant da resista ous ho coall inclination. *Nep a zo infidel en traou bian*, eme J.-C., *a vezo infidel en traou bras*.

Na gonsiderit qet evel nebeut a dra ar fautou bian, ar pec'hejou veniel : ar pec'het veniel a zo un drouc bras hac en deus effejou maleürus; rac displijout a ra da Zoue, hon priva a ra eus a galz a c'hraçou, diminui a ra carantez Doue en ene, hac e disposi a ra d'ar pec'het marvel ; ur pec'het veniel a ell beza ar penn-caus eus hon reprobation.

Considerit ouspen-ze penaus an distera pec'het a renq beza punisset pe er bed-mâ pe er bed-all. Ar santela den eus an douar, mar deu da vervel gant ur pec'het veniel hepqen, a zouffro poaniou estranch er purgator evit expia ar faut-ze. Comprenit dre guementse petra eo ar pec'het veniel, ha gant pebes sourci e tleit e evita.

Examinit ha ne doc'h-hù qet sujet da
gommeti pec'hejou veniel, var digare
ne dint qet pec'hejou bras. Goulennit
pardon digant Doue eus a guement hini
hoc'h eus grêt. Qemerit ar resolution
da zivoall na reot muy nicun, da viana
gant ho couieguez, gant ur volonte
franc. Goulennit ive pardon eus ar re
hoc'h eus grêt, hac a rit marteze alies
hemdez hep sonch ha dre ignoranç.

O va ene! laqa eves ous ar pec'hejou
bian, ma ne fell qet did coueza er re
bras. Na gonsider james evel nebeut a
dra ar pez a zisplich da Zoue hac a ell
beza ar penn-caus eus da zaonation.

O va Doue! n'em boa biscoas comprenet e vije ar pec'het veniel un drouc
er bras. Inspirit dìn an oll horrol a
lleàn da gaout anezàn, ha grit dre ho
graç ma vezìn fidel deoc'h en traou bian,
evit ma vezìn fidel er re vras.

---

## Evit Sul ar Septuagesim.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

ROUANTELEZ an Eê, eme Jesus-Christ,
a zo henvel ous un tad a famill pehini

a yeas mintin-mad da glasq labourerien, hac o veza accord a bris ganto, o c'hassás da labourat en e vinien. O veza cavet da griez-dez ha da abardae tud dilabour, e lavaras dezo : perac e chomit-hu aze heb ober netra? It ive da labourat em guïnien, hac e roin deoc'h ar pez a vezo dleet. Pa voe deut an nôz, mestr ar vinien a ordrenas d'e zen a affer paea an oll dud, ha commanç dre ar re diveza a voa deut. Ar re eta a voa deut d'an abardaez o veza taustêt, a recevas pephini un diner (*pehini a voa pris un devez en amzer-ze.*) Ar re a voa deut dioc'h ar mintin o veza en em bresantet, a sonje o devije muy eguet ar re-all, mes ne voe roet dezo nemet ivez peb a ziner. Commanç a rejont da vurmuri : ar re-ze, emind-y, n'o deus labouret nemet un heur amzer, ha gouscoude o deus bet qement ha ni, ni pere hon eus labouret epad an deiz. Mes ar mestr a respontas : ne ràn qet a c'haou ouzoc'h; ne domp-ni qet accord a bris? Qemerit ar pez a zo dleet deoc'h, hac en em dennit. Mar fell dìn rêi d'ar re diveza qement ha ma roàn deoc'h, ha ne d'eo qet
permetet

permetet dìn rêï ar pez a garàn? Evelse, eme hor Zalver, ar re diveza a vezo ar re guenta, hac ar re guenta a vezo ar re diveza; rac calz a zo galvet, ha nebeut zo choaset. *Sant Vaze*, Ch. 20.

*Meditation var an affer eus hor zilvidiguez, ha var ar pez a dleomp da bratica evit e ober.*

Considerit penaus Doue a zeu d'hor guervel ha d'hon invita da labourat en e vinien, da lavaret eo, da labourat evit silvidiguez hon ene. Hor guervel a ra dre vouez ar Bredicatoret, dre vouez hor Pastor hac hon directour, ha dre e inspirationou santel. Presanti a ra deomp occasionou d'en em savetaï en hor yaouanqis, e creis hor buez, ha var fin hon amzer. Qeit ha ma edomp var an douar, ec'h allomp ober hor silvidiguez: Doue en deus ur volonte sincer ha güirion d'hor saveteï, hac e c'hraç ne vanq james deomp. Peguer consolant eo ar virionez-mâ!

Mar caràn ela, ec'h allàn bezà eternelamant eürus. Ha disqiant aoüalc'h e vezìn-me evit refus un eürusdet eternel a zo offret dìn gant Doue?

Mar gounezàn ar Barados, em eus gounezet oll; mar collàn ar Barados, em eus collet oll. Ar c'henta hac ar brassa affer am eus eta er bed-mâ, eo sonjal em zilvidiguez.

2 *Poent.* Considerit penaus an eürusdet eternel prometet deomp gant Doue, a zo ur recompanç hac ur gurunen pehini ne vezo roet nemet d'ar re o devezo e gouneet: an tad a famill ne bêas nemet ar re o devoa labouret en e vinien.

Evit ober eta ho silvidiguez, ez eo ret labourat, ret eo servicha Doue ervad, miret e c'hourc'hemennou, pratica ar vertus, ober œuvrou mad, renonç d'ar bed, d'ar c'hic, d'an drouc-speret. Eürus ar re o deus-én grêt adalec o yaouanqis! Ar c'hustum vad pehini o deus qemeret, a ra dezo caout lezen Doue æz ha facil da viret, ha redec gant joa en hent eus ar zilvidiguez.

Ma ne d'oc'h qet bet qen eürus-se d'en em rêi oll da Zoue e commançamant ho puez, commancit da viana eus a vremâ: beza ez eus recompançou evit ar re memes pere ne 'zoant da vinien an tad a famill nemet d'an diveza heur

eus an deiz, da lavaret eo, pere ne gommançont bevá ervad nemet var fin o amzer. Repari a ellit an amzer gollet dre ho clac'har, dre ho taëlou, dre ho fervor, dre ho carantez ardant evit Doue.

Evit en em excita da servicha Doue gant ferveur, en em interrogit bremàn, ha grit-én a amzer-da-amzer en ho puez. Evit petra emaoun-me er bed? *Respontit hoc'h-unan :* evit servicha Doue ha gounit ar vuez eternel.

Ha credi a ellàn-me ec'h antrein er barados hep ober netra? *Respontit :* allas! ne allàn qet e gredi, hep en em drompla va-unan.

Petra a garren-me beza grêt en heur ar maro? *Respontit :*

Peguement a sourci, a boan, a fatig na guemeràn-me qet bemdez evit va c'horf? Ha petra a ràn-me evit va ene, evit ar barados, evit Doue? *Güelit petra hoc'h eus da respont.*

O va Doue! en em offri a ràn deoc'h evit ho servicha gant fidelite betec ar maro. Plige gueneoc'h receo an nebeut amzer am eus da veva : e gonsacri a ràn oll d'ho caret ha d'ho servicha, evit re-

pari an amzer am eus tremenet hep ho caret. Mez ha confusion am eus o velet n'em eus da bresanti deoc'h nemet ur rest miserabl a vuez, a behini em eus roet d'ar bed ha d'e blijadurezou ar bloaveziou qenta hac ar c'haëra amzer. Mes esperout a ràn, gant ar sicour eus ho craç, e reparìn dre ar binigen an amzer am eus collet.

---

## Evit Sul ar Sexagesim.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Ur bobl bras o veza en em assamblet en-dro da Jesus-Christ, e lavaras dezo : An Tad a Famill o veza oc'h hada, lôd eus an had a gouezas var an hent, hac a voe flastret gant an treid ha dêbret gant al lapousset ; lôd all a gouezas en un andret meinec, ha souden goude ma voe glaset, e varvas gant ar sec'hor ; darn a gouezas etouez an drez, hac a voe mouguet erfin ganto ; an darn all a gouezas en douar mad, hac a zougas greun en abondanç. E Zisqibien o veza goulennet digantàn petra sinifie qementse, e lavaras dezo :

An had eo comzou Doue : an had pehini a gouezas var an hent hac a voe flastret gant an treid, a represant ar re a selaou comzou Doue hep ober reflexion ebet, hac a goll qer buan goude-se ar memor hac ar sonch anezo. An had pehini a gouezas en douar meinec hac a varvas gant ar sec'hor goude ma voe glaset, a represant ar re a receo gant joa comzou Doue, mes pere, evel ne dint qet fontet mad er vertus, a goll courach pa gavont un difficulte benac da drec'hi. An had pehini a grescas etouez an drez hac a voe mouguet ganto, a represant ar re pere goude beza selaouet comzou Doue, a zeu d'o mouga enno o-unan dre ar sourciou re vras eus ar vuez-mâ, pe dre an attach o deus evit madou ha plijadurezou ar bed. Erfin, ar pez a gouezas en douar mad hac a zougas frouez en abondanç, a verq ar re pere goude beza selaouet gant un disposition vad comzou Doue, o deus sourci d'o c'honservi en o c'halon, ha da brofita eus anezo. *S. Lucas*, Ch. 8.

*Meditation ha Reflexion varnomp hon-unan.*

Pegueit amzer zo abaoue ma clêvàn

comzou Doue er sermoniou, en instructionou, el lecturiou santel; pe seurt profit am eus-me tennet eus anezo? Pe seurt frouez en deus produet em c'halon an had divin-ze? A be seurt faut oùn-me en em gorriget? Ne doùn-me qet mechantoc'h, viciussoc'h brêmâ eguet ne voan dec, uguent, trêgont vloas so?

Petra zo caus eta o clêvet qement a instructionou santel, ma reculàn elec'h avanç en hent ar zilvidiguez? Roit dìn sclêrigen, va Doue, evit e anaout. Allas! ne selaouàn qet ho comzou divin gant an dispositionou reqis : ne ràn reflexion ebet varnezo : va speret ha va c'halon a zo evel un hent bras, digor da bep seurt sonjesonou ha desiriou vên, pere a ra dìn coll en un instant ar memor hac ar zonch eus an instructionou mad a glêvàn.

Mar selaouàn avichou gant joa comzou Doue, mar en em zantàn neuze touchet, va santimanchou ha va deziriou mad na zeuont-ii qet souden da vouga ha da vervel em c'halon dre an affection direglet ameus evit ar madou pe evit plijadurezou ar bed?

N'am eus-me qet ur galon calet evel

ar mën? Na resistàn-me qet, ô va Doue, ouz ho mouez pehini a glêvàn oc'h va guervel?

Pegueit amzer zo abaoue ma em solicitit hac em pressit da guittât ar pec'het-se, da renonç d'an debauchou-se, d'an ebatou-se, d'en em reconcilia gant va adversour, da frecanti ar Sacramanchou, d'en em gonvertissa; ha n'em eus qet c'hoas ar gourach d'e ober!

Pebes sujet n'am eus-me qet da gaout aoun, va Doue, na serviche un deiz evit va c'hondaonation ho comzou, pere a dleye servichout d'am santifia, mar em bize grêt güell usach eus anezo?

Pardonit dìn va neglijanç ha va infidelite. Me a guemer hirio ar resolution da selaou hivisiqen ho comzou divin gant intantion vad da brofita eus anezo, ha d'o c'honservi doun em c'haloun evit regli va buez diouto.

Plige gueneoc'h, va Doue, c'houi pehini a anavez va sempladurez, va inconstanç ha va fragilite, rêï dìn an nerz hac ar gourach da gommanç ha da beurachui ar pez a inspirit dìn, pe a vezo disclêriet dìn eus ho perz.

EVIT SUL AR C'HINQAGESIM, HANVET AR SUL ENED.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a lavaras d'e zaouzec Abostol : Mont a reomp da Jerusalem, ha qement tra o deus scrivet ar Brofetet var Mab an Den, a vezo accomplisset eno ; rac livret e vezo d'ar bayanet, goapêt e vezo ha scourgeset, ha goude ma o devezo e outraget e pep fêçon, el lacaïnt d'ar maro. *S. Lucas*, Ch. 18.

### *Meditation evit tremen santelamant deiziou an Ened.*

Considerit a barfetet ar c'homzou-ze eus an Aviel pere a bropos deomp hirio hor Mam santel an Ilis ; deplorit an dallentez estranch eus an darn-vuya eus ar Gristenien, pere, elec'h medita en tri devez-mâ var Bassion hor Zalver, hervez intantion an Ilis, o zremen er c'hoariou, en dansou, er festou, en debauch. An Ilis a sav hirio an anseign eus a Groas Jesus-Christ, hac a zeu da nevezi ar memor eus e Bassion, qen evit

hon angagi da bellât diouz an direglamanchou hac ar follentezou qer commun en amzer-mâ, qen evit hon excita d'en em opposi d'an disurzou-se, ha d'o c'hombati dre hon exempl vad ha dre an exerciçou eus ur güir devotion.

Cetu eta hirio daou anseign savet : unan eus a zibordamant ar bed, hac eguile eus a bassion J.-C. : dindan pehini anezo e fell deoc'h-hu en em renca?

Ha c'houi a falfe deoc'h heulia ar bed hac e gustum milliguet? Na gomprenit-u qet peguen dirêson ha peguen impi eo an disurzou-se? E güirionez, hac evelse eo en em disposer da dremen ar C'horaïs? Hac en em disposi a reer d'ar binigen dre an debauch, d'an temperanç dre ar gourmandis, ha d'ar vertus dre ur vuez disordren ha payen?

Ha sonjal a rit-hu penaus demerc'her an Ilis a lavaro deoc'h ar c'homzou-mâ : *Ne doc'h nemet poultr ha ludu, ha distrei a reot e ludu.*

Ha c'houi a garre mervel goude beza en em livret oll en deiziou hac en nosveziou maleürus-mâ d'an ebat, d'an assambleou, d'ar vezventi, evel ma ra

qement a dud libertin, e pere e seblant e ve mouguet ha maro ar sclêrigen eus ar feiz hac eus ar rêson? Ha na ellit-hu qet beza surprenet gant ar maro en amzer-mâ evel en un amzer-all? Hac ar c'henta e veac'h-hu a ve maro subitamant da Verc'her al Ludu, goude beza danset epad an nôs diarauc, pe a ve bet transportet d'ar meurs ened eus ar fest var güele ar maro?

Mar fell deoc'h eta heulia Jesus-Christ, disqüesit ez oc'h dezàn, ouz en em separi diouz direglamanchou ar bed, hac ouz en em disclêria disqibl eus e Groas.

N'ho pe-hu qet c'hoant da rêi da Jesus-Christ ur merq benac eus ho carantez evitàn? Pebes occasion na gavit-hu qet d'e ober, en ur gundui ur vuez christen ha devot, oc'h ober dezàn amand enorabl, hac o contempli a amzer-da-amzer e Bassion en deiziou-mâ pere a vezo implijet gant qement a re all d'e offanci.

O peguen agreabl e veac'h-hu dezàn, ha pebez recompanç n'ho pe-hu qet digantàn! N'ho pezet douetanç ebet

ne vezo qel liberal en hoc'h andret ha ma viot bet fidel dezàn ; hac esperit gant fizianç e lavaro deoc'h un deiz ar c'homzou consolant-mâ : C'houi eo a zo chomet fidel dìn en amzer ma voan abandonet gant bugale ar bed : epad ma en em livrent da bep seurt debauchou, c'houi oc'h eus va enoret ha va servichet : epad ma voan outraget ganto, c'houi oc'h eus roet dìn mercou eus ho carantez hac eus ho tevotion ; evit recompansi ive ho fidelite, e fell dìn ho renta participant eus va madou, eus va eürusdet, eus va Rouantelez.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

E pe fêçon hoc'h eus-hu tremenet amzer an ened er bloaveziou passeet ?

N'hoc'h eus-hu qet heuliet custumou fall ar bed ?

O va Doue ! roit dìn sclêrigen evit anaout muy-oc'h-muy dallentez ar bed.

Ra vezìn fidel deoc'h, ô va Jesus, e peb lec'h hac e peb amzer ! Peguen eürus e ven-me, ma rofen deoc'h en deiziou-mâ ur merq eus va fidelite hac eus va c'harantez !

*Selaouit e goelet hoc'h ene petra a c'houlen Doue digueneoc'h.*

*Guelit petra oc'h eus da respont dezàn, ha pe seurt resolution a fell deoc'h da guemeret.*

---

EVIT MERC'HER AL LUDU.

*Meditation var ar sonch eus ar maro, ha var ar profit a ellomp da denna eus anezàn.*

CONSIDERIT penaus intantion an Ilis er ceremoni santel eus al Ludu, eo digaç sonch deomp eus ar maro, en ur lavaret da bep-hini ac'hanomp : *Memento homo, etc.*, da lavaret eo, *Ho pet sonch, mab an den, ne doc'h nemet poultr, hac e tistroot e ludu.*

Petra zo capaploc'h da zistaga hor c'halon dious ar bed ha d'hon excita da gundui ur vuez christen, eguet ar sonch eus ar maro? Petra zo creoc'h evit touch ha convertissa ur pec'her caledet en e zizurz ; petra zo proproc'h evit consoli un den just en e boaniou hac en e afflictionou, eguet ar sonch eus e fin diveza? Sonjit er maro, ha ne bec'hot

james

james : sonjit er maro, hac e servichot Doue gant fervor.

Pet occasion a gavàn-me bemdez da sonjal er maro ! Güelet a ràn bemdez re-all o vervel, pere a lavar dìn : hirio evidòn, varc'hoas evidout. Cousqet a ràn er guele e pehini e tleàn mervel : mont a ràn bemdez d'an ilis da behini e vezìn douguet un deiz : pedi a ràn var beziou va zud côz : bale a ràn var an douar dindan pehini e vreinìn : clêvet a ràn bemdez o son ar memes cloc'h pehini a avertisso ar re-all eus va maro : santout a ràn memes infirmiteou pere am avertis aoüalc'h n'am eus mui calz amzer da veva.

2 *P.* Evit ma vezo ar zonch eus ar maro profitabl evidoc'h, livirit deoc'h hoc'h-unan : mervel a rìn : ar c'horf-mâ a behini e qemeràn qement a zourci a vreino hac a vezo rentet e ludu : ar bed ne' vezo muy netra evidòn : ancouêt e vezìn ennàn evit bepret. Mar qivit ar zonch-se trist ha c'hüero, ar feiz hac an esperanç en douçaï, hac en rento consolant evidoc'h.

Ne d'eo qet aoüalc'h sonjal e teui ar

maro. Ar vuez-mâ a zo bêr : tremen a ra evel ur sqeud : ar maro ne ell qet eta beza pell diouzomp. Livirit eta alies deoc'h hoc'h-unan : ar bloas-mâ, ar zizun-mâ, an deiz-mâ a ell beza an diveza eus va buez. Güelet a ràn re-allo vervel, pere a voa qer yaouanc hà qen dispos ha me. Meur a hini a ve surprenet gant ur maro subit en creiz o nerz hac o brud. Ar memes tra a ell erruout ganeme ; ret eo dìn eta en em zerc'hel var eves, gant aoun na ven surprenet : ret eo dìn regli ervad va buez : ret eo dìn en em laqat e stat da vont dirac Doue pa blijo gantàn va guervel : ret eo dìn ober brêmàn ar pez a garren da veza grêt en heur ar maro : ret eo dìn tremen peb deiz eus va buez evel pa dlefen mervel en deiz-se.

*Güelit petra a raë muy a boan deoc'h var ho maro, ha qemerit ar resolution da laqat urz e qementse.*

*Güelit petra a ellit ober brêmàn hac a garrac'h da veza grêt pa viot en hoc'h heur diveza, ha qemerit ar resolution d'e ober.*

O va Doue ! me ho trugareca da veza

roet din amzer evit en em brepari da vervel ; pelec'h e ven-me brêmàn, mar ho pije va zurprenet ur bloas zo, dec, uguent vloas zo?

Petra a raen-me, ma ve red din mervel hirio?

---

## Evit ar Sul qenta eus ar C'horais.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus, goude beza yunet daou-uguent devez en dezert, en devoe naoun, hac an tentatour o tostât outàn, a lavaras dezàn : Mar doc'h Mab Doue, chenchit ar mein-mâ e bara. Jesus a respontas : Ne deo qet ar bara hepqen a ra d'an den beva, mes comzou Doue. An drouc-speret en alias goude-ze d'en em deureul eus a c'horre an Templ d'an traon, oc'h ajouti penaus an Æles er soutenje. Jesus a respontas : Scrivet eo ne dentot qet Doue. Erfin, an drouc-speret a zisqüezas dezàn Rouanteleziou ar bed, en ur brometi o rêi dezàn, mar carre e adori. Jesus a lavaras dezàn : En em denn, Satan, rac scrivet eo : Ne adorot nemet Doue hepqen. Satan

en em retiras ; hac er memes moment e taustâs an Æles eus hor Zalver evit e servicha. *S. Vaze*, Ch. 4.

*Meditation var an Tentation.*

1 *P.* Exposet oump da un infinite a dentationou.

2 *P.* Perac e permet Doue e vemp tentet.

3 *P.* Ar voyen da rezista ouz an tentation.

Adorit hor Zalver Jesus-Christ, pehini a bermet d'an drouc-speret e denti, hac a souffr an humiliation-ze evit disqi deoc'h ar fêçon da gombati ouz adversour hor silvidiguez, evit meritout deoc'h ar c'hraç da drec'hi en tentationou, evit disquez deoc'h penaus ne dleit qet esperout beza exant eus an tentation, e pe stat benac e veac'h, ha peguer santel benac ec'h oufac'h beza.

Buez an den var an douar ne deo nemet ur brezel hac un dentation continuel : an drouc-speret hon tent, ar blijadurezou a drompl hor c'halon, an afflictionou a ziscar hor c'hourach, hor

mignonet hac hon adversourien, hor c'horf hac hor passionou, pep tra hon tent er bed-mâ.

2 *P.* Considerit penaus Doue a bermet e vemp tentet evelse, evit hon renta humbl, evit ober deomp anaout hor sempladurez, evit ober deomp en em disfiziout eus ac'hanomp hon-unan ha caout recours ountâ, evit distaga hor c'halon diouz an traou crouet, evit rêï deomp ar voyen da veritout curunen an eê : ne zeus qet a gurunen hep victor; ne zeus qet a victor hep combat, ne zeus qet a gombat hep tentationou hac adversourien. Mes Doue ne bermet qet d'an drouc-speret d'hon tenti dreist hon nerz : hon alia, hon incita a ell d'an drouc; mes ne all qet hor c'hontraign ; ne all trec'hi nemet an nep a fell dezàn beza trec'het.

Mar permet Doue e veac'h tentet, credit parfet ez eo ive atau prest d'ho sicour ha d'ho souten a enep adversourien ho silvidiguez; ho pezet eta recours ountâ, implorit e asistanç, hac e combato gueneoc'h hac evidoc'h. Mar hoc'h eus Doue en tu gueneoc'h, petra a ell ober

en hoc'h enep hoc'h oll adversourien, ha rac petra ec'h ellit-hu caout aoun? E c'hraç a zo creoc'h ha puissantoc'h eguet oll effort hoc'h adversourien, ha beza en deus un desir ardantoc'h d'ho savetei, eguet n'en deus an droucsperet d'ho coll.

3 *P.* Evit resista eta ouz an tentation, goulennit sicour eus an eê, ha laqit ho fizianç en Doue; mes ive, en em disfiit eus ac'hanoc'h hoc'h-unan; pellaït diouz an occasionou dangerus. *Nep a gar an danger, en em gollo ennàn*, eme ar Speret-Santel.

Beillit varnoc'h hoc'h-unan, var ho sqianchou naturel, ispicial var ho taoulagad.

Resistit ouz an tentation, qentre ma e santot: chasseit eus ho speret, pronta ma ellot, ar goal sonjesonou, evel ma taullac'h pront diouzoc'h ur c'hlaouen a voe coezet var ho torn pe var ho tillad.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

*Hac en em servicha a rit-hu eus ar voyenou-mâ evit en em breservi diouz an tentation?*

Elec'h en em disfiziout ouz ac'hanoc'h hoc'h-unan, beilla varnoc'h, evessât ha pellât diouz an occasionou dangerus, pet guech n'oc'h eus-hu qet o c'hlasqet, ha roet lec'h d'an drouc-speret d'ho tenti, ha pet guech n'oc'h eus-hu qet en em gollet en occasionou-ze?

Anavezit ho faut hac ho maleur, ha güelit pe seurt resolution a guemerot evit an amzer da zont.

*Peden.*

O va Doue! c'houi pehini a bermet e vemp attaqet nôs ha deiz dre qellies a dentation, va c'hreaït er resolution a guemeràn da ober va oll effort evit resista outo. Ar c'hraç-se a esperàn digant ho madelez infinit, pehini ho talc'h ehars ar re a zo affliget dre an tentation, evit o frotegi, o difen hac o delivra dre ur victor glorius.

---

## Evit an eil Sul eus ar C'horaïs.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus a bignas var menez Thabor gant tri eus e Ebestel, S. Per, S. Jaçqes

ha S. Yan, hac en em dransfiguras en o fresanç : e visach a zeuas da veza sclèr ha brillant evel an heaul, hac e viscamant guenn evel an erc'h. E Ebestel a velas er memes amzer Moyses hac Elii oc'h en em antreteni gantâ. S. Pêr leun a admiration hac a joa a lavaras : O va Zalver, peguen agreabl ha peguen douç eo beza amâ ! peguen eürus en em guevomp-ni ! ha mar plich ganeoc'h, ni a zavo amâ tri Dabernacl : unan evidoc'h, unan evit Moyses, hac un all evit Elii. N'en devoa qet achuet mad e gomz, ma voent goloet oll gant ur goabren gaer ha brillant, eus a behini e sortias ur vouez sclêr ha divin, pehini a lavare : Cetu aze va Mab muia caret, an objet eus va c'harantez hac eus va c'homplesanç ; selaouit-én. Jesus a zifennas outo disclêrya abars e Resurrection ar pez o devoa guelet. *S. Vaze*, Ch. 17.

*Meditation. Doue a ra d'e servicherien fidel santout er bed-mâ memes ur joa interior hac un douçter celestiel.*

Adorit ha meulit hor Zalver, pehini, evit hon ancouraji d'e servicha gant

fidelite, a ro deomp er Myster-mâ eus e Dransfiguration, ur merq eus e c'hloar hac eus an hini a brepar d'e servicherien ebars en eê; hac a zisquez deomp ouspen penaus e ra dezo santout er bed-mâ memes plijadurezou pur, douç ha consolant.

Doue ne zeport qet ar vuez-all evit recompanci e servicherien fidel; carga 1 ra er vuez-mâ o ene eus a ur peoc'h, eus a ur joa pehini a santer guell eguet ne aller en explica.

*Peguer bras eo, ô va Doue,* eme ar Profet, *peguer bras eo an douçder hoc'h* eus *reservet d'ar re o deus ho toujanç!* Pebes douçder eta na rit-hu qet tanva d'ar re ho car hac ho servich a greiz o c'halon!

Mar o deus güir servicherien Doue ur c'heuz hac un displijadur benac, eo da veza e anaveet re divead; hac e leveront evel Sant Augustin : O Doue a garantez! guened ancien ha bepret nevez, re divead em eus ho caret!

Ret eo ansao gouscoude penaus an eneou mad ne maïnt qet evit güir hep croasiou er bed-mâ; mes cavout a reont

ar c'hroasiou-ze douç hac agreabl, abalamour ma ouzont e ro Doue dezo neuze ur merq sansibl eus e garantez, ha penaus e roont ive dezàn ur merq assur eus o fidelite. Ar guel eus ar recompanç a esperont en eê, o c'honsol hac o c'harg a joa; eürus en em gavont d'en em velet neuze henvel ouz Jesus crucifiet; ha beza o deus un assuranç moral eus o zilvidiguez, pehini eo ar vrassa consolation a eller da gaout er vuez-mâ. *En em rejouissa a ràn em souffrançou*, eme Sant Paul; *leun oun a gonsolation ha leun a joa e creis va oll afflictionou.*

Considerit penaus evit caout ar joa spirituel-ze, ez eo ret caout ur goustianç pur ha net. Jouissa a reot eus ur repos douç, ma ne rebech netra deoc'h ho coustianç : ar goustianç vad a zo ur banqet delicius ha continuel. Ret eo ouspen-ze renonç da joaüsdet ha da blijadurezou væn ar bed; ne allit qet en em rejouissa gant ar bed hac en em rejouissa gant Doue.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha c'houi hoc'h eus cavet biscoas ur gontantamant parfet e creiz plijadurezou

ar bed? Ha ne vanqe qet atau un dra benac d'hoc'h eürusdet?

Mar hoc'h eus servichet Doue ervad un amzer benac, ha c'houi a zo bet biscoas contantoc'h haç eürussoc'h eguet ne voac'h neuze? Ho pezet sonch eus an daëlou a zevotion hoc'h eus scuillet en amzer-ze? n'o deus-ii qet roet deoc'h mui a gontantamant eguet n'ho poa cavet etouez divertissamanchou ha joaüsdet ar bed?

En em roït oll da Zoue, hac e velot ne zeus qet brassoc'h plijadur er bed, eguet disprisout plijadurezoú ar bed dre garantez evit Doue.

O va Doue, va c'hrouet hoc'h eus, nonpas evit ar bed nac e blijadurezou, pa ne allont qet contanti va c'halon; evidoc'h hepqen eo hoc'h eus va c'hrouet, ha ne gavìn james a repos qen a reposin ennoc'h.

Ne gavìn james a vouir gontantamant ermeas ac'hanoc'h hac ermeas eus ho servich. Grit, dre ho craç, n'am bezo qen desir nemet da blijout deoc'h, d'ho carout ha d'ho servicha, ha ma clasqìn bepret ennoc'h va oll gonso-

lation, va oll joa, va oll eürusdet.

---

EVIT AN DREDE SUL EUS AR C'HORAIS.

*Abrege eus an Aviel'hirio.*

JESUS a chasseas un diaoul eus a gorf un den mud; ha pa en devoe e chasseet, an den mud a barlantas. Jesus a lavaras goude-ze : Pa vez sortiet ar speret impudic eus a un den, e ra e oll bossubl evit antren ennàn adarre gant seiz speret all creoc'h ha goassoc'h eguetàn, hac an diveza stat eus an denze a zeu da veza goassoc'h eguet ar c'henta. *S. Lucas*, Ch. 11.

*Meditation var an affeil er pec'het, ha var ar voyen d'en em breservi eus ar maleur-ze.*

Considerit penaus ur pec'her pehini goude beza chasseet an drouc-speret eus e galon, hac en em reconciliet gant Doue dre ur gôvession vad, a zistro d'e bec'het, en em gav en ur stat goassoc'h ha dangerussoc'h evit e silvidiguez eguet ne oa ar stat e pehini ez oa qent.

E bec'het a zo brassoc'h ha grevussoc'h,

soc'h, rac un disleal eo o vancout d'ar bromessa en devoa grêt da Zoue, hac un ingrat eo, pa zeu, elec'h anaout ar vadelez a Zoue d'er beza pardonet, d'e offanci a nevez : jujit a guementse dreizoc'h hoc'h-unan. Goude ma ho pe pardonet da un den un offanç en defe grêt deoc'h, ma teufe an den-ze d'oc'h offanci adarre, ne gafac'h-hu qet an eil offanç goassoc'h eguet ar c'henta? Ha ma ho pe-hu grêt hoc'h-unan qement all da ur re benac, n'en em gredtac'h-hu qet indign da veza pardonet?

An affeill a rent ouspen-ze difficiloc'h conversion ar pec'her, abalamour, da guenta, ma teu e galon da veza insansiploc'h ha caletoc'h ; d'an eil, Doue dre ur bunition just a deu d'e briva eus e c'hraçou special, a bere ez eo en em rentet indign dre e ingrateri ha dre an disprijanç en deus grêt eus ar c'hraç hac eus ar pardon en devoa recevet ; d'an drede, an drouc-speret o veza cavet ar voyen da zistrei en e ene, a zeu d'e denti goassoc'h ha da redoubli e effort, gant aoun na ve chasseet adarre.

2 P. Considerit ar moyenou pe re-

mejou evit en em breservi dioc'h an affeill. Ar c'henta, beillit ha bezit bepret var evez, gant aoun na veac'h surprenet gant an drouc-speret; na sonjit qet e veac'h en assuranç evit beza e chasseet eus ho calon dre ar binigen; ober a rai e oll bossubl evit antren adare. Eil remed, pellaït diouz an occasionou, hep fiziout var ho nerz na var ho resolutionou. An drede, sonjit aviziou, ispicial pa viot tentet, er bromessaou oc'h eus grêt d'ho côvessour ha da Zoue; sonjit er vadelez a Zoue da veza ho pardonet dija meur a vech: penaus ec'h ouffac'h-hu neuze caout ur galon ingrat aoüalc'h evit e offanci a nevez !

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha sonjet mad am eus-me biscoas er maleur da behini en em exposer dre an affeill er pec'het?

Goude beza bet o côves-ha recevet digant Doue ar pardon eus va fec'hejou, ne vevàn-me qet evel pa ne ve muy danger ebet evidon? Ha sourcius oun-me da bellât diouz an occasionou dangerus?

Beza ez oun-me humploc'h ô velet va sempladurez ha va fragilite? Disfiziout a

à ràn-me muy eus ac'hanòn va-unan ?

Sourciussoc'h oun-me da gaout recours ouz Doue dre ar beden, ha resista a ràn-me gant mui a gourach ouz va goal inclinationou ha tentationou an drouc-speret ?

O va Doue ! evit en em viret diouz an affeill er pec'het, me a guemer hirio ar resolution da renonç a grenn d'an occasionou pere a zo bet qer maleürus evidon. Conserví a rìn ive doun em c'halon ar memor eus ho misericord hac eus ar vadelez oc'h eus bet da bardoni dìn va fautou tremenet, ha labourat a rìn gant muy a sourci da vortifia ha da drec'hi va goal inclinationou ; mes roït dìn, me ho supli, an nerz hac ar gourach a bere em eus ezom.

---

## Evit ar bêvare Sul eus ar C'horais.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus o veza gánt e Zisqibien var ur menez en tu-all da vôr Galilee, hac o velet ur foul a bobl o tont d'e heul, a behini e voa vardro pemp mil den, a c'houlennas hac en a voa bara aoüalc'h

evit rêï da zêbri d'an oll bobl-ze. Respontet voe dezàn ne voa nemet pemp bara hey ha daou besq. Ordren a reas d'ar bobl azea, hac o veza roet e venediction var ar pemp bara hac an daou besq, e roas d'an oll qement hac a zezirent. Goude ma o devoe achuet da zêbri, e lavaras d'e Zisqibien destum ar restajou, evit ne daje netra da goll, hac e cargjont daouzec paner eus an tamou chomet a re. Ar bobl-ze o velet ar miracl en devoa grêt hor Zalver, a falvezas dezo e laqat da Roue, mes te-c'hel a eure diouto. *S. Yan*, Ch. 6.

*Meditation var ar fizianç a dleomp da gaout e providanç Doue.*

*Ne zeus netra rêsonaploc'h, netra avantajussoc'h evidomp, netra agreaploc'h da Zoue, eguet laqât hon oll fizianç en e Brovidanç divin.*

Considerit da guenta penaus ne zeus netra rêsonaploc'h eguet esperout gant fizianç e royo Doue deomp ar pez a zo necesser evit antreteni hor buez. Doue, pehini a vag al lapousset eus an eê, ne abandono qet e vugale. Hor c'harout

a ra, anaout a ra hon necessiteou, ha prometet en deus e fournisso deomp hon oll ezomou.

Un den a fiz e yec'hed en ur medecin, e broces en un avocad, hac e vuez, mar deo dall, en ur c'hrouadur: hac e raemp-ni difficulte d'en em abandoni etre daouarn Doue?

Hac e vec'h paour, hac e vec'h carguet a vugale, a afferiou hac a zle; hac e vec'h abandonet gant an oll, esperit ur sicour assuret eus an eê, mar en em adressit da Zoue gant ur güir fizianç. Doue en em blich oc'h hor sicour, pa vemp dibourvez eus a bep sicour all. Pa zeblant pep tra disesperet, neuze e tleomp esperout muya, rac er rancontrou-ze eo e ra miraclou, evel ma en deus grêt e faveur ar bobl pehini en heulias en dezert. Ma sonchemp mad, e velfemp peguen alies en deus grêt Doue deomp santout an effejou douç eus ur brovidanç special varnomp.

D'an eil, ne zeus n'etra güelloc'h evidomp, eguet laqat hon oll fizianç en Doue. Peguen eürus eo nep en em abandon d'e brovidanç, hac en em

repos var e vadelez ! Netra n'en troubl, cousqet a ra e creiz an tourmant, abalamour ma voar eo Doue e bilot, e dad, e bastor, e refuch hac e brotectour. Doue ive en em interes en e oll afferiou; Doue a ro e venediction da guement a ra hac a antrepren; pourvei a ra d'e oll necessiteou, ha douçat a ra e oll boaniou.

D'an drede, ne zeus netra agreaploc'h da Zoue eguet ar fiziang hon eus ennàn; rac dre eno ec'h anavezomp hac e c'hlorifiomp e vadelez, e furnez, e buissanç. Netra ne douch muy hor c'halon eguet ar fizianç a zisquezer caout ennomp : jujomp evelse eus a Zoue.

Examinomp hor c'halon, güelomp ha ni hon eus ur fizianç digo eus a vadelez an Autrou-Doue.

Mar doc'h nec'het gant hoc'h afferiou pe gant ho tle, da biou oc'h eus-hu recours ? Marteze d'ho mignonet ha d'ho protectoret, hep sonjal da recommandi hoc'h afferiou da Zoue, pehini a zispos eus a bep tra.

En ho clénvejou ne glasqit-hu qet pep seurt remejou, hep sonjal marteze er Medicin souveren pehini hepqen a

ell ho parea, hac hep pehini an oll remejou a zo inutil?

Mar d'hoc'h paour, na liqit-hu qet ho fizianç e certen tud charitabl; ha mar deuont-y da vancout pe da vervel, n'en em abandonit-hu qet d'an dristiguez ha d'ar chagrin, o credi hoc'h eus collet tout, hep sonjal penaus an Autrou-Doue en deus en e denzoriou peadra da bourvei d'hoc'h ezomou?

O va Doue, peguer mad ha peguen douç eo en em reposi var ar sourci eus ho providanç! Seulvuy e leqeomp hor fizianç ennoc'h, seulvuy a sourci hoc'h eus ac'hanomp.

Va Doue, c'houi a zo va Zad; leun oc'h a vadelez evidòn; anaout a rit va oll necessiteou: penaus eta e oufen-me mancout da laqat ennoc'h va oll fizianç!

---

## Evit Sul ar Bassion.

### *Meditation var Passion hor Zalver.*

Consideritt penaus an Ilis a gommanç hirio da represanti ar Mysteriou adorabl eus a Bassion ha Maro hor Zalver, hac e continu betec an deiz eus

e Resurrection, evit hon alia d'en em applica en deiziou-mâ ispicial da gonsideri ha da anaout an obligationou infinit hon eus d'hon Redemptor divin.

Unissit eta hoc'h intantion gant hini an Ilis; distroît un nebeut epad an amzer santel-mâ ho sonch diouz ar sourciou all ha diouz afferiou ar bed, evit contempli un Doue o souffr hac o vervel evit ho silvidiguez.

An anaoudeguez vad a dleit dezàn, a dle hoc'h angagi da gontempli e souffrançou, evit compren an exces eus e vadelez hac eus e garantez en hoc'h andret, hac evit renta dezàn actionou a c'hraç.

Considerit ouspen qementse ar profit a guevomp o contempli ar Bassion. Ne zeus netra, eme S. Augustin, profitaploc'h evit hor zilvidiguez, eguet sonjal alies er pez en deus anduret Mab Doue evit hor sauvetât.

Ar pec'het, eme S. Gregor, ne all qet rën en ur galon pehini a zeu da gontempli Passion ha Maro J.-C.

Ne zeus netra qen rust na qer fachus n'en andurot a galon vad, mar sonjit

a barfetet e Passion hor Zalver, eme Sant Isidor.

Peguer consolant eo evit ur pec'her penitant sonjal e Passion Jesus ! O contempli e c'houliou sacr, hac o consideri neuze ez eo en em leqêt er stat-se evit obteni dezàn remission e bec'hejou, e teu da gonceo un esperanç ferm eus e bardon.

Peguer consolant eo da ur C'hristen affliget contempli e Zalver adorabl er Groas, hac o vervel dre garantez evitàn !

Pebes courach a inspir Passion hor Zalver da ur C'hristen evit ar souffrançou! Pebes horrol eus ar pec'het, pebes disprijanç evit plijadurezou ar bed, ha pebes carantez evit e Redemptor divin !

Peguen douç e vezo da un den pehini epad e vuez a vezo bet accustumet da gontempli Jesus-Christ crucifiet, hac en devezo labouret d'e imita ; peguen douç e vezo dezàn en heur ar maro qemer e grucifi etre e zaouarn ha mervel ous e gontempli !

O va ene ! consider da Zalver er Jardin Olivet, e pehini e c'huezas an dour hac ar goad o sellet ouz an nombr hac ar

grevusdet eus da bec'hejou, evit pere e voa en em garguet da satisfia. Considerén etre daouarn ar Judevien; consider e gurunen spern, e faç hac e gorf goloet a c'houliou hac a voad ; consider-én o touguen e Groas var menez Calvar; consider-én er Groas; consider ar Gouliou sacr eus e zaouarn, eus e dreid hac eus e gostez!

Ah! va ene, ha contempli a elles-te e boaniou qer criz, hep beza touchet ha mantret gant glac'har?

Guelit pe seurt action a c'hraç a fell deoc'h renta d'ho Redemptor divin; guelit dre be seurt carantez e tezirit paea ar garantez infinit en deus bet evidoc'h. Petra fell deoc'h-hu da ober, petra fell deoc'h-hu da souffr evit servich hac evit gloar ho Redemptor hac ho Toue?

Roït dìn, va Jesus, ur galon leun a anaoudeguez hac a garantez evit ar vadelez infinit hoc'h eus bet evidòn. Roït dìn ur galon disposet ha prest da souffr ive dre garantez evidoc'h.

*Ra vezo scrivet em c'halon*
*Jesus hac e oll Bassion.*

## EVIT AR SUL BLEUNIOU.

*Meditation var ar c'homzou-mâ eus an Aviel hirio :* Ecce Rex tuus venit tibi mansuetus : *Cetu amâ ho Roue, ho Toue, pehini a deu davidoc'h leun a zouçter hac a vadelez.* S. Vaze, Ch. 21.

### AR AR BREPARATION A BARS AR GOMMUNION.

*Diou gonsideration peré a ell contribui ılz d'ho tisposi evit ober ur Gommunion ıd ha santel. Ar guenta, sonjit piou eo ı hini a zeu davidoc'h. An eil, sonjit ou oc'h hoc'h-unan.*

ABARZ tostât ouz an Daul santel, considerit oc'h eus an enor da receo un oue eus ur Vajeste infinit. Mar en em reparer gant qement a sourci evit diuemeret ur Roue pe ur Prinç, ha mar ouguer dezo qement a respet, petra e dleit-hu qet da ober evit en em breari da ziguemer Roue an Eê hac an ouar ; gant pebes respet, gant pebes umilite ne dleit-hu qet e receo !

Sonjit penaus an hini a zeu davidoc'h zo infinimant santel; gant pebes purete

a galon e tleit-hu eta tostât ous ar Sacramant divin-mâ! peguer pur, peguen net e tle beza ho coustianç !

Sonjit ez ît da receo un Doue liberal, leun a vadelez hac a garantez evidoc'h, pehini o tont d'en em rêi e-unan deoc'h, a zeu er memes amzer evit ho carga eus e c'hraçou. Gant pebes carantez na dleit-hu qet mont davitàn, evit e receo hac e loja en ho calon !

2 *P.* Considerit petra oc'h hoc'hunan : considerit ho neant, ho paourentez, ho mizer, ho sempladurez, ho fragilite, ho pec'hejou tremenet, hoc'h ingrateri e qever un Doue, pehini, goude qementse oll, a zisqüez deoc'h c'hoas qement a vadelez !

*Ar reflexion parfet a reot var an diou gonsideration-ze, ne oufe qet mancout, gant graç Doue, da excita en hoc'h ene santimanchou bras a humilite, a gontrition, a garantez, hac un dezir bras da receo un Doue qer mad, qer carantezus ha qen dign da veza caret.*

*Ne dleit james sacramanti hep caout ar santimanchou-ze en ho calon; mes in ganto ec'h ellit tostât ouz an Daul santel hac*

*hac esperout gant fizianç e vezo ho Communion agreabl da Zoue, ha profitabl evit silvidiguez hoc'h ene.*

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha sourcius oc'h-hu d'en em recueilli abars ar Gommunion, ha d'en em disposi evit un action qer santel, pehini eo ar brassa hac an importanta eus ho puez?

Ober a rit-hu neuze Actou a Feiz, a Adoration, a Humilite, a Gontrition hac a Garantez?

N'oc'h-hu qet en em bresantet avisiou ouz an Daul sacr hep preparation ebet?

N'oc'h eus-u qet credet e zoa aoüalc'h evit sacramanti, beza bet o côves?

O va Zalver ha va Doue! anaout a ràn penaus ar pez zo caus ma tennàn qen nebeut a frouez eus va C'hommunionou, eo an nebeut a breparation a zigassàn evit receo ho Corf sacr hac ho coad precius. Pardonit dìn va neglijanç; grit, dre ho misericord, na lostaìn guech ebet ouz ho Sacramant adorabl nemet gant santimanchou bras humilite, a respet hác a garantez; grit dre ho craç ma vezo bepret va c'halon

un demeuranç agreabl deoc'h ha dign d'ho receo.

*Mar gouzoc'h lenn, qemerit ar resolution, pa en em disposit da Sacramanti, da lenn en ul levr benac an Actou hac an Orêsonou abars ar Gommunion, ha goudeze an Orêsonou a zo ive merqet enno; ho sicour a raïnt calz da gommunia gant devotion, gant merit ha gant frouez. Caout a reot an Orêsonou-ze en* Deveriou ar C'hristen, *e* Curunen ar Verc'hes, *en* Devez Mad, *er* Reglamant a Vuez, *pe* Taulennou, *e fin levr* Imitation J.-C., *hac e fin Catekis an Escopti-mâ.*

---

## Evit ar Yaou Amblit.

*Meditation var an Action a c'hraç goude ar Gommunion.*

1 *P.* An obligation hon eus da ober neuze hon action a c'hraç.

2 *P.* E pe fêçon e tleomp e ober.

Considerit penaus, goude ma hoc'h eus bet ar boneur da Sacramanti, e tleit chom ur maread amzer en Ilis evit

trugarecât Doue : meur a rêson hoc'h oblich da guementse.

Da guenta, an anaoudeguez-vad a dleit da Zoue evit ar brassa eus an oll donezonou pehini en deus grêt deoc'h.

D'an eil, ar respet a dleit d'ar vajeste eus a Zoue, pehini hoc'h eus ar boneur da bossedi en ho calon.

D'an drede, an exempl vad a dleit da rêi d'an nessa.

D'ar bêvare, ho profit hoc'h-unan ; rac trugarecât Doue eus ur c'hraç, eo meritout receo digantâ graçou nevez. Veuze ive e mâ an amzer ar favorapla evit obteni e sicour hac e asistanç en hoc'h oll ezomou.

Ouzpen ze, pebes consolation, pebez joa interior, pebes douçder ne santer-qet er mare-ze, ouz en em antreteni calon-ha-calon gant e Zoue!

2 *P.* Considerit petra a renqit da ober en hoc'h Action a C'hraç.

Da guenta, adorit Jesus-Christ, pehini oc'h eus ar boneur da bossedi enhoc'h, ar Roue a c'hloar, pehini a ra eürusdet ar Zent hac an Ælez en eê.

D'an eil, d'e drugarecât gant an oll

fervor a behini oc'h capabl, eus ar vadelez en deus bet d'ho pisita ha da antren en ho calon.

D'an drede, evel ma zeo e garantez e deus grêt dezàn en em rêi deoc'h, rentit dezàn carantez evit carantez.

Ne deo qet necesser, evit ober qementse, lavarat calz a dra : oc'h en em humilia hac oc'h en em zerc'hel en ur silanç leun a respet, a admiration hac a garantez dirac Jesus-Christ, ec'h ellit e adori hac e veuli, ha renta dezàn actionou à c'hraç qer coulz, ha marteze goüelloc'h, eguet na raec'h dre galz a orêsonou.

D'ar bêvare, goude beza en em acquitet eus an deveriou-ze a respet hac a garantez e qever hor Zalver adorabl, exposit dezàn gant fizianç ho poaniou, ho miseriou, ho tentationou, ho sempladurez, ha goulennit digantàn ar graçou a bere oc'h eus ezom. A betra ec'h oufe én ho refus, goude beza en em roet e-unan deoc'h?

En em arrêtit goude ze un nebeut amzer da zelaou e gouelet ho calon petra a c'houlen ive J.-C. diganeoc'h; ha

mar desirit ec'h accordfe deoc'h ar pez a c'houlennit digantàn, accordit dezàn da guenta ar pez a c'houlen diganeoc'h.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

N'am eus-me qet manqet avisiou da renta graç da Zoue goude ar Gommunion ?

N'oun-me qet sortiet eus an Ilis qerjent ha m'am boa sacramantet ?

Lavarat a ràn ur beden benac ; mes ıa sonjal a ràn-me er principala tra a lleàn neuze da ober, pehini eo conideri ar c'hraç caer am eus recevet, .onsideri ar vadelez eus a Jesus-Christ a veza deut d'am bisita ha d'en em ĉi e-unan dìn ? Sonjet am eus-me d'e dori, d'e drugarecât, da renta dezàn arantez evit carantez ?

Ne doun-me qet bet o Sacramanti, ıep goulen graç ebet digant J.-C., na emer resolution vad ebet ?

Mar em eus lavaret devotamant ar edennou merqet en *Deveriou*, evit an ction a c'hraç, n'am eus-me qet creet em boa grêt tout, ha n'em boa muy etra da ober, hep sonjal da veilla goue ze gant muy a sourci varnòn va-unan

evit conservi ar c'hraç am boa recevet?

*Peden.*

Pardonit dìn, va Doue, an nebeut a sourci am eus bet bete vrêmàn da ober ervad va Action a C'hraç; aoun bras am eus na ve qementse caus ma em eus tennet qen nebeut a frouez eus a guement a gommunionou am eus grêt.

Gant pebes devotion ha pebes contantamant e raen-me, ô va Doue, va Action a C'hraç, ma en em dennen eus an Daul santel gant ar fervor admirabl a zant neuze an eneou mad ha devot! Lamit, me ho supli, ô va Jesus! lamit ar yenien eus va c'halon, hac alumit enni an tân eus ho carantez, evit ma laqain va oll joa d'ho trugarecât eus ar c'hraç caer hac eus an donêson precius a ri dìn er Gommunion santel.

---

## Evit Guener ar Groas.

### *Meditation var Maro hor Zalver.*

Contemplit Jesus-Christ, hor Zalver adorabl, o pignat var menez Calvar, carguet eus e Groas ha curunet a spern. Arousi a ra an hent gant e voad, hua-

nada a ra dindan ar boes eus e Groas.

Jesus en deus douguet e Groas; mar fell deoc'h beza e zisqib, e renqit en heulia, en ur douguen hoc'h hini. Dre an hent-se hepqen eo ec'h ellit erruout en eê.

Jesus a zo disqennet eus an eê var an douar, evit clasq ar Groas; ha c'houi, petra na rit-hu qet evit tec'hel diouz ar c'hroasiou a deu deoc'h eus an eê? Ah! ma oufac'h ar faveur a ra Doue deco'h, pa ro deoc'h occasion da souffr un dra benac dre garantez evitàn, ho pe joa, hac e teufac'h d'e drugarecât.

En em humiliit o velet ne ellit anduri netra evit un Doue pehini en deus anduret qement evidoc'h. Acceptit eus a vrêmàn a galon vad an oll groasiou a bermeto Doue a errufe ganeoc'h.

2 *P.* Contemplit ho Toue var ar Groas; en em arrêtit amâ un nebeut evit consideri e zaouarn hac e dreid treujet gant tachou, evit consideri e voad o redec eus e c'houliou sacr. Contemplit Jesus, ho Tad, ho Pastor, ho sqüer, hoc'h esperanç unic, o vervel e creiz ar c'hruella tourmanchou.

Mervel a ra dre garantez evidoc'h ; mervel a ra evit rêï deoc'h ar vuez ; mervel a ra evit ho telivra eus ar maro eternel.

Ha c'houi a oufe refus dezàn ho carantez ? Ha c'houi a ve qen ingrat d'er c'hrucifia a nevez en ho calon dre ar pec'het ?

An heaul a gollas e sclèrigen pa varvas Jesus, ar voal eus an Templ a rogas e daou anter, an douar a grenas, ar vein a fraillas ; ha beza e viot-hu caletoc'h hac insansiploc'h eguet ar c'herrec ?

Goëlit, eneou innoçant, gant an Itron Varia ha S. Yan ehars troad ar Groas : Jesus en deus sacrifiet e vuez dre garantez evidoc'h.

Goëlit, pec'herien penitant, gant Mari-Madalen : ho pec'hejou a zo caus eus a boaniou ha maro Jesus-Christ.

Goëlit, pec'herien obstinet, goulennit misericord gant al laer deou ; Jesus a ressuscito leun a c'hloar ; beza e vezo Barner ar re veo hac ar re varo. Ma ne brofitit qet eus e Bassion, ho qervel a raï un deiz dirac e Dribunal, evit goulen ouzoc'h rêson eus e varo ;

rac-se, ma ne fell qet deoc'h en em goll, en em brosternit d'e dreid, goulennit digantàn pardon eus ho pec'hejou, goulennit ar c'hraç eus ho conversion; hac evit satisfaction eus e varo, eus a behini ez oc'h caus, prometit dezàn d'e servicha hivisiqen gant fidelite, bete mervel dre garantez evitàn, gant ar sicour eus e c'hraç. An amzer-mâ a zo propr evit en em gonvertissa; Doue a scuill e c'hraçou gant abondanç en deiz santel-mâ.

O c'houi, piou benac e vec'h, adorit Jesus-Christ var ar Groas; deut d'e drugarecât da veza souffret ar maro evit rêi deoc'h ar vuez, ha lavarit dezàn :

O va Jesus! ansao a ràn ez oun coupaploc'h eguet ar Judevien : me eo, siouaz dìn, me va-unan eo, va fec'hejou eo o deus ho laqêt en ur stat qen truezus. Me ho suppli, dre ar goad precius hoc'h eus scuillet evidòn, da rêi dìn güir glac'har ha contrition.

Ra varvìn gueneoc'h, va Zalver, ra varvìn d'an drouc-speret, ra varvìn da garantez ar bed, ra varvìn dìn va-unan. Ia, ô va Jesus, maro dre garantez evi-

dòn, mervel a ràn hirio dre garantez evidoc'h d'ar pec'het-ze, d'ar goal inclination-ze e pehini n'em eus bevet nemet re, siouas dìn !

---

## Evit ar Sul Fasq.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

MARI-MADALEN, Mari, mam da Sant Jacqes, ha Salome, en em rentas var be Jesus-Christ da sao-heaul. Guelet a rezont eno un Æl dindan form un den yaouanc guisqet e guenn, pehini a lavaras dezo : Clasq a rit Jesus a Nazareth, pehini a zo bet crucifiet : ressuscitet eo, ne ma qet amâ ; ît da lavarat da Bêr ha d'e Zisqibien, penaus e vezo arauzoc'h e Galilee : eno eo er guelot, hervez ma en deus-én prometet deoc'h. *S. Marc*, Ch. 16.

*Meditation var Resurrection hor Zalver.*

Considerit gloar Jesus-Christ er moment ma ressuscitas. Ret e ve compren ar souffrançou hac an humiliationou en devoa anduret en âmzer eus e Bassion,

:vit compren ar gloar eus e driomf. ;iortial a reas eus ar be caeroc'h ha bril-;intoc'h infinimant eguet an Heaul.

An Ælez oll a zeuas d'e adori evel o ;oue hac o Mestr souveren ; hac an neou pere en devoa delivret eus al ;imbou, ne heanent oc'h e veuli hac renta dezàn actionou a c'hraç.

Apparissa a reas d'e Vam beniguet, 'e Ebestel ha da gelz a eneou devot. ;omprenit, mar deo possubl, ar joa e evoe e Vam eürus ouz e velet er stat-; a c'hloar. Considerit ar joa o devoe Zisqibien, pa veljont o Mestr adorabl ehini a voa o oll esperanç; comprenit r gonsolation, an douçder, ar ravis-amant a santjont en o c'halon!

Beza hon eus oll ar memes rêson gueto d'en em rejouissa, pa zeo ive Resurrection hor Zalver an erres eus on resurrection da zont, hac ar font us hon oll esperançou. En em rejouis-omp eta en deiz santel-mâ, o con-empli Myster ar Resurrection, pehini zo ur sujet qer bras a fizianç hac a consolation evidomp.

Petra zo capaploc'h d'hor c'honsoli

en hor poaniou hac en hon afflictione
en draounyen-mâ a zaëlou, eguet co
sideri penaus ar vuez poanius-mâ h
lean a viseriou a vezo chenchet en
vuez leun a c'hloar, leun a gontan
mant hac a eürusdet?

An esperanç-se da ressuscita un de
a zo bet consolation ar Zent epad m
deus bevet var an douar. An esperan
se e deus grêt dezo disprijout ar vu
mâ, hac e deus o ancourajet da brat
pep seurt vertuziou. Deportomp eve
ur resurrection glorius, ha labouro
ive d'e meritout dre hon œuvrou m
ha dre ur vuez santel.

Ia, va Zàlver ha va Doue, me a gre
ez oc'h ressuscitet, hac esper am e
penaus, mar perseveràn en ho servi
hac en ho carantez, em ressuscitot iv
evit beva eternellamant ganeoc'h.

*Redoublit ho tevotion hac ho fervor en deiz-mâ, pehini a zo ar brassa hac ar solennella eus ar bloaz. Mar deus un devez er bloaz hac a dle beza consacret antieramant da Zoue, eo certenamant an deiz santel-mâ, pehini a zo dre excellan devez an Autrou-Doue. Roit-én ol*

*dezàn,*

*lezàn, hep rêi netra d'ar bed, na d'ho lijadurezou, na d'hoc'h afferiou. Ar eden, al lecturiou a zevotion, frecantion ar Sacramanchou, bisitou an Ilizou, an œuvrou a garantez, cetu aze ar ez a dle occupi hirio pep Christen.*

---

EVIT AL LUN FASQ.

*Meditation var ar Ressurrection spirituel eus hon eneou.*

CONSIDERIT penaus ar pez a zezir an Illis digant he bugale er Goueliou-mâ, eo o guelet o commanç ur vuez evez, hac o ressuscita spirituelamant 'ar c'hraç, e c'his ma zeo ressuscitet esus-Christ da ur vuez glorius. Rac-se ve ec'h ordren dezo purifia o eneou dre ar Sacramant a Binigen, ha receo r güir bara a vuez.

Mes considerit penaus evit ressuscita güirionez, penaus evit ober ur Pasq nad, n'en deo qet aoüalc'h côves ha acramanti; rêt eo c'hoas mervel d'ar pec'het, rêt eo renonç d'ar pez a zo et caus deoc'h da bec'hi, rêt eo labourat da drec'hi ho coal inclinatio-

nou, rêt eo cundui ar vuez purroc'h ha santeloc'h.

Petra zervich deoc'h accusi ho pec'hejou, gouela, birvoudi, en em humilia dre ar binigen, ma ne chenchit qet a vuez ?

Peguement a dud a dosta ouz ar Sacramanchou en amzer santel-mâ, hac a seblant beza ressuscitet; mes peguennebeut a zeu e güirionez da ressuscita! Calz a gôvessionou a veler da Basq : hac én a veler calz a gonversionou ?

Mar hoc'h eus grêt dija ho Pasq, examinit ha c'houi hoc'h eus-én grêt gant an dispositionou reqis. Qemeret oc'h eus-u ur resolution ferm da bellât diouz an occasionou dangerus evit ho silvidiguez?

Resolvet mat oc'h-hu da resista ouz ho coal inclinationou ? Chenchet hoc'h eus-hu a vuez ?

Ma n'en doc'h qet en em acquitet c'hoas eus ho tever pascal, laqit eves n'en em bresantac'h evit en ober, hep caout en ho calon an dispositionou.

2. *P.* Considerit penaus ne deo qet c'hoas aoüalc'h beza ressuscitet da ur vuez nevez dre ar c'hraç, ha beza

resolutionou mad, rêt eo ive qemer
in oll moyenou evit conservi ar vuez
levez-se.

Beillit eta bepret var ho calon; bezit
tao var evez, ne ancouaït james penaus
maouc'h etouez adversourien ho silvi-
liguez, ha var ur môr leun a zangeriou.
in em disfizit eus ac'hanoc'h hoc'h-
nan : tostaït alies ouz ar Sacramanchou
ant dispositionou santel : ho pet un
levotion special evit an Itron Varia hac
vit hoc'h Æl mad : pedit-o da obteni
vidoc'h digant Doue ar c'hraç da ber-
everi bete'r fin en e garantez.

Sonjit peguement a dâl ar c'hraç :
eza ez eo ar pris eus a oll goad Jesus-
Christ : pebes maleur ve evidoc'h coll
ir c'hraç qer precius ! Un tensor eo,
onservit-én gant sourci, ha sacrifiit
ep tra qent eguet coll ar c'hraç.

Na vanqit devez ebet da c'houlen gant
erveur ar c'hraç caër eus ar berseve-
anç : un donêson eo a Zoue, pehini
i renqer da c'houlen bemdez.

O va Doue ! grit dìn ar c'hraç da
berseveri en ho servich, en ho toujanç
hac en ho carantez.

## Evit ar Meurs Fasq.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus a apparissas d'e Zisqibien g
e Resurrection, hac a lavaras d
ar peoc'h ravezo ganeoc'h; disq
reas dezo ar gouliou eus e zaouarn
e dreid hac eus e gostez sacr. Ex
a eure dezo ar Scritur santel, e p
e voa comzet eus anezàn, hac
ajoutas penaus e voa rèt ec'h ane
hac e ressuscitje an drede deiz, h
vije prezeguet ar binigen ha remi
ar pec'hejou en e hano d'an oll n
nou eus ar bed. *S. Lucas*, Ch. 24

*Meditation var ar pemp Goul*

1 *P.* Gouliou hor Zalver a z
sujet a fizianç evit ar bec'herien
a zesir en em gonvertissa.

2 *P.* Beza ez int ur sourcen a
solation evit ar re just.

Considerit penaus ez eo evit
avantach en deus hor Zalver cons
e C'houliou sacr goude e Resurrec
ha penaus, evel ma en deus o dis

zet d'e Ebestel evit o c'hreât er feiz, e tisquez c'hoas anezo brêmâ, evit inspira deomp ur fizianç parfet en e visericord hac en e vadelez infinit.

Peguer bras pec'her benac e vec'h eta, na zisesperit qet eus ho silvidiguez. Ha doueti a ellit-hu eus a garante Jesus? Ha sonjal a ellit-hu ne ve qet capabl e voad precius da voalc'hi ho pec'hejou? Ha sonjal a rit-hu penaus ar goad pehini a zo sortiet eus e C'houliou sacr ne ve qet bet scuillet evidoc'h?

Ah! selaouit petra lavar e-unan deoc'h ho Salver carantezus hac ho Pastor mad: *Da glasq ar bec'herien eo oun deut. Ne fell qet dìn maro ar pec'her, mes e gonversion. Muyoc'h a joa a vezo en Eê var ur pec'her pehini a ra pinigen, eguet var naontec ha pêvar-uguent just.*

En em dennit er Gouli eus e gostez, hac e lavarô deoc'h: Ene paour! ha c'hoant am be-me da condaouni, goude ma em eus scuillet betec ar berad diveza eus va goad evidoud? Va divrec'h a zo astennet, va c'hostez ha va c'halon a zo digor evit da receo.

Credit parfet en deus Jesus ur güir

volontez d'ho savetaï, rac **ne zesi**
tra gant muy a ardeur eguet **silvidi**
an oll. Mab an Den n'en deo **disc**
net eus an Eê var an douar, **ha r**
d'eo maro, nemet evit hor savetaï;
ouspen ze, hor silvidiguez a zo ar
companç eus e labouriou, hac ar g
solation eus e boaniou.

Credit certen penaus an defaut a
zianç e madelez an Autrou-Doue a
ur pec'het brassoc'h eguet hoc'h oll d
urzou assambles. Hac e tremenfe h
pec'hejou e nombr hac e grevusdet a
oll grimou a zo bet hac a vezo biqe
commetet var an douar, e vadelez a z
c'hoas brassoc'h, e vadelez a zo infinit
Jesus-Christ en deus satisfiet evidoc'h
appliqit deoc'h ar satisfaction-ze dre
ur güir gonversion : detestit ho pec'he-
jou gant ur güir glac'har, ha bezit assur
eus ar pardon anezo.

3 *P*. Ne zeus netra consolantoc'h
evit ur C'hristen mad, eguet contempli
Gouliou hor Zalver. Eno e qev e gon-
solation en e oll boaniou hac afflicti-
onou. Eno e tesq anduri pep tra dre
exempl Jesus-Christ. Pa gonsider ar pez

en deus souffret e Zalver dre garantez evitàn, e cred penaus ne all qet anduri aoüalc'h evit disquez ive dezàn e garantez hac e anaoudeguez ved. Contant en em gav ha leun eo a joa e creis ar boan, ar baourentez, ar c'hlénvet, an humiliationou, ar c'hroasiou, abalamour ma en em vel hénvel ouz Jesus crucifiet, ha mac'h esper penaus goude beza bet lôd en e souffrançou var an douar, en devezo ive lod eus e c'hloar ebars en Eê.

Peguen consolant ha peguen douç e vezo da ur C'hristen pehini en e vuez en devezo bet dalc'het un devotion special evit ar pemp Gouli, hac en devezo grêt e bossubl da imita e Zalver crucifiet; peguen douç, emoun-me, e vezo dezàn, en heur ar maro, qemer e Grucifi etre e zaouarn, ha mervel ouz e gontempli! Pebes fizianç n'en devezo-én qet e Croas Jesus-Christ, en e C'houliou sacr hac er goad precius en deus scuillet evitàn!

Peguen douç eo mervel etre divrec'h ar Groas, d'an nep en deus-hi caret epad e vuez!

## Evit Sul ar C'hasimodo.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o veza apparisset d'e Zisqibien, goude ma voe ressuscitet, S. Thomas, pehini ne voa qet en em gavet neuze gant ar re all, ne falvezas qet dezàn e gredi, pa el leverjont dezàn. A ben eiz dez goude, Jesus a apparissas c'hoas d'e Zisqibien, en amzer ma voant oll assamblet. Lavarat a eure dezo : AR PEOC'H RA VEZO GANEOC'H. Goude ze e lavaras da Dhomas: Sellit ouz va daouarn, sellit ouz va goulliou; laqit ho torn em c'hostez, ha na vezit qet incredul, mes fidel. S. Thomas a respontas : Va Zalver ha va Doue! Jesus a ajoutas : Credet oc'h eus, Thomas, abalamour ma hoc'h eus güelet : eürus ar re a gred hep beza güelet. *S. Yan*, C. 20.

### *Meditation var ar peoc'h.*

*Ret eo caout ar peoc'h gant Doue, gant an nessa, ha ganeomp hon-unan.*

*Ar voyen da gaout ar peoc'h-se qen desirabl.*

Considerit penaus, evit caout ar

peoc'h gant Doue, ez eo ret beva en e c'hraç, en e zoujanç hac en e garantez. Ne zeus qet a beoc'h evit ar re impi, eme ar Speret-Santel. Penaus ec'h oufe un ene beza en peoc'h, o veza ermeas a c'hraç Doue, hac o velet an danger e pehini e mâ d'en em goll da james? An hini ne ma qet mad gant Doue, penaus ec'h ouffe en em gaout mad gantàn e-unan? Nep n'en deus qet graç Doue, ne oufe qet en em gaout contant, ha pa en defe e-unan oll vadou hac oll blijadurezou ar bed.

2. *P*. Ret eo beva en peoc'h gant an nessa. Ne viot qet mad gant Doue, ma noc'h eus ar peoc'h gant ho nessa. An humilite a gonservo ar peoc'h-se. Beza ez eus bepret division pe vrezel etre ar re superb; ne ellont qet chom o-unan, na lezel ar re all e repos. Mes un den humbl a suport gant paciantet defautou hac imperfectionou ar re all; maga a ra bepret ar peoc'h, en em ober a ra gant peb-unan, hac an oll a zo a-unan gantàn.

3 *P*. Evit caout ar peoc'h ganeoc'h hoc'h-unan, trec'hit da guenta ho coal

inclinationou : int-y eo a droubl repos hoc'h ene : ne ouffac'h biqen o c'hontanti; seul vuy a accordot dezo, seul vuy e c'houlennint, ha seul vuy ho tourmantint.

D'an eil, en em gontantit eus ho stat. Doue a voar petra zo necesser deoc'h; marteze e vizec'h-hu en em gollet, ma ho pize bet muyoc'h a vadou, muyoc'h a yec'hed, muyoc'h a speret.

Sonjit penaus e permet Doue qement a erru ganeoc'h, evit e c'hloar hac evit ho profit, hac en em guefot contant, petra benac a oufe erruout. O peguer consolant eo da un ene affliget sonjal ha lavarat : Doue a fell dezàn em be ar boan-mâ, an affliction-mâ; va avantach eo. Pebes repos a sant e goelet e ene an hini a lavar gant sincerite : Va Doue, me en em abandon etre ho taouarn; ne zesiràn nemedoc'h, va Doue; ennoc'h e ma va fiziànç.

Erfin ho pet ur goustianç pur ha net, hac e jouissot atau eus ur peoc'h pehini ne ouffe qet beza troublet gant tra ebet. Coustianç ur pec'her ne hean oc'h e dourmanti e pep-lec'h; ha coustianç

un den just a zo ur zourcen a joa hac a gontantamant. Coustianç ar re vechant a zo un Ifern : coustianç ar re vad a zo ur Barados.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha beza am eus-me ar peoc'h gant Doue ? Ha lavaret a allàn-me em eus grêt va fossubl evit en em lacât mad gant va Doue ? Va c'houstianç ha ne rebech-y netra dìn ?

Penaus e vevàn-me gant va nessa ? Supporti a ràn-me gant paciantet e humor, e zefautou, e imperfectionou ? Ne doùn-me qet va-unan chagrinus, scandalus, turbulant ?

Ha beza am eus-me ar peoc'h ennòn va-unan ? En em gontanti a ràn-me eus va stat hac eus va c'hondition ? Souffr a ràn-me va foaniou a galon vad ? En em soumeti a ràn-me e pep tra da volontez Doue ?

O va Doue, grit ne ancouain biqen penaus ne allàn qet caout ar peoc'h interior hac ar repos a goustianç, nemet en ur veva en ho craç hac en ho carantez, en ur suporti va nessa gant

paciantet, en ur drec'hi va goal inclinationou, hac en ur souffr ar poaniou eus ar vuez-mâ gant ur resination parfet d'ho polontez divin.

---

EVIT AN EIL SUL GOUDE PASQ.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a lavaras d'ar Farisianet: me eo a Pastor mad. Ur Pastor mad a expos e vuez evit e zénved. Anaout a ràn va dénved, ha va dénved am anav, ha rêi a ràn va buez evito. Beza em eus c'hoas dénved all pere ne dint qet ac'hann. Me c digasso hac o lacaï oll assambles. Selaou a raïnt va mouez: ne raïnt muy neme ur vanden, ha ne vezo nemet ur Pastor. *S. Yan*, Chab. 10.

*Meditation var ar Pastor mad.*

1 *P*. Jesus a zo hor Pastor mad, leun a vadelez hac a garantez evidomp.

2 *P*. Ha beza e zomp-ni dénved mad ha fidel dezàn?

Ur Pastor mad a gar e zénved; c'hundui a ra d'ar guella peuri; qerza a ra arauzo evit o zenna var e lerc'h o dife

o difen a ra ouz ar bleizi; guervel ha clasq a ra ar re dianqet, hac exposi a ra e vuez evito, Un hevelep Pastor en em acquit ervad eus e zever, hac a verit beza meulet.

Mes considerit penaus Jesus-Christ, pehini eo ar Pastor fidel, ar Pastor mad dre excellanç, a ra evidomp muy infinimant eguet qementse. Hor c'harout a ra hac hor c'haret en deus a bep eternite; pourvei a ra d'hon oll ezomou, qen spirituel, qen temporel; hor maga a ra gant e Gorf sacr hac e Voad precius; disqüez a ra deomp an hent eon eus an Eê dre e exempl ha dre e zoctrin divin comprenet en Aviel; qerzet a ra arauzomp gant e Groas; hon difen a ra ouz an drouc-speret; hor c'hlasq a ra pa vezomp faziet var an hent mad; hor guervel a ra dre e inspirationou hac e c'hraçou da zistreï davitàn; ha roet en deuz e vuez evit miret na vizemp collet.

O Pastor carantezus, peguer bras eo ar sourci a guemerit ac'hanomp! Piou a ouffe compren ho madelez hac ho carantez! Pebes actionou a c'hraç na

dleomp-ni qet da renta deoc'h?

2 *P.* Un dànvad mad a selaou mouez e Bastor; dont a ra davitàn qerqent ha ma er galv; en em blijout a ra en e guichen, hac en heulia a ra e peb lec'h.

Consider, va ene, dre ar mercou-ze, ha te a zo un dànvad mad ha fidel da Jesus-Christ. En em blijout a res-te en e gompagnunez? Ha joa ac'h eus-te ho sonjal ennàn, ouz en em antreteni gantàn en orêson?

Selaou a res-te e vouez pa barlant ouzout interieuramant, ha pa zeu d'as qervel dre ar Breticatoret hà dre ar re o deus ar garg ac'hanout?

Heulia a res-te Jesus-Christ? Heulia a res-te ar reglennou santel en deus roet did en e Aviel?

Nà heulies-te qet reglennou ha guisiou fall ar bed?

O va Zalver, va oll sclêrigen ha va oll souten, va oll esperanç ha va oll gonsolation, ne doùn en assuranç nemet etre ho tivrec'h. Mar pellaàn diouzoc'h, emaon en danger da veza devoret, evel un dànvad pellêt diouz e Bastor.

Pa hoc'h eus ar vadelez da veilla

continuelamant varnòn, grit, dre ho craç, ma ho considerìn ha ma ho carìn bepret evel va Fastor carantezus; grit na selaouìn nemet ho mouez; grit dìn qerzet gant joa en hent eus ho Courc'hemennou, douguen va c'hroas var ho lerc'h, hac hoc'h heulia partout elec'h ma plijo ganeoc'h.

---

## Evit an drede Sul goude Pasq.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus a lavaras d'e Zisqibien: Souden n'am guelot muy, ha da benn un nebeut amzer goude ze, em guelot adarre; rac mont a ràn da gaout va Zad. E güirionez, el lavarat a ràn deoc'h, va Zisqibien guæz: c'houi a vezo afflijet er bed-mâ; c'houi a voelo hac a hirvoudo, ha tud ar bed en em rejouisso; c'houi a vezo en dristidiguez, mes ho tristidiguez a chencho e joaüsdet. Pa vez ur vreg var ar poent da c'henel, e deus poan ha tristidiguez; mes qerqent ha ma vel he c'hrouadur ganet, e teu da ancouât he foan gant

ar joa e deus. Evelse c'houi a zo brêmâ en dristidiguez ; mes va guelet a reot adarre, hac ho calon a vezo leun a joa, ha netra ne allo lemel diganeoc'h ho joaüstet. *S. Yan*, Chab. 16.

## *Meditation var joaüstet ar re vechant ha tristidiguez ar re vad.*

1 *P*. Perac e permet Doue prosperite ar re vechant hac affliction ar re just.

2 *P*. Joaüstet ar re vechant a zo væn ha tromplus.

3 *P*. Affliction ar re just ne vir qet ne santont ur peoc'h bras e gouelet o c'halon.

Na vezit qet souezet evit guelet ar re vechant o veva e creis ar brosperite hac en abondanç eus a bep tra. Doue a bermet dezo jouissa eus an eürusdet temporel-ze, evit o recompansi eus a certen actionou mad o deveus grêt : evel ne vezint qet recompanset er bed all, e recevont o recompans er bedmâ.

Ar re just, er c'hontrol, a zo alies afflijet, abalamour ne fell qet d'o Zad celestiel rêi dezo plijadurezou an douar,

pere o laqae en danger da goll madou an Eê.

Mes ur chenchamant bras a vezo un deiz. Ar re vechant hac impi o deus en em rejouisset en o buez : un dristidiguez eternel a heulio ar joa-ze qer bêr. Ar re just o deus bevet er boan hac er souffrançou : Doue o c'hargo eus a ur joa pehini ne devezo fin ebet.

2 *P.* Considerit peguen væn ha peguen tromplus eo eürusdet ar re vechant : e creis o frosperite hac o brassa plijadurezou, o c'halon n'en em guevqet contant : ar remors eus o c'houstianç, pehini a zeu bepret d'o zroubli ha d'o ficat, o rent maleürus.

Deut heur ar maro, o joaüsdet en em sench en un dristidiguez estranch. Guelet a reont neuze peguement int en em dromplet, ha peguen abuset int bet gant ar bed hac e blijadurezou.

An amzer dremenet, pehini a represant dezo an drouc o deus grêt hac ar mad o deus neglijet da ober : an amzer bresant, e pehini e rencont quitât qement o deus caret : ar spount rac an amzer da zont, rac jujamant an

Autrou-Doue, e pehini e rencont apparissa heb dale, evit beza jujet evit un eternite, a zeu d'o zroubli, d'o digonforti, d'o zisesperi.

3 *P.* Considerit, er c'hontrol, peguen contant e vev hac e varv ar re just. Epad o buez, e creis memes o brassa afflictionou, e jouissont eus a ur peoc'h hac eus a ur repos bras e gouëlet o c'halon. *En em rejouissa a ràn*, eme S. Paul, *em souffrançou : leun oun a gonsolation ha leun a joa etouez va oll afflictionou.* Pebes joa a santer, pa gonsiderer ez eo evit un Doue e souffrer, evit Jesus-Christ, pebini en deus anduret qement evidomp!

En heur ar maro e santont ur gontantamant vras da veza disprijet ar bed hac e blijadurezou. Quitât a reont gant joa ar bed-mâ, pehini o deus bepret consideret evel o exil, ha leun int a fizianç er visericord eus o Barner.

Piou ne choaso qet qent goëla var an douar gant ar re just, hac en em rejouissa eternelamant en Eê, eguet en em divertissa gant ar re vechant, ha scuilla daëlou c'huero epad an eternite?

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ne zesiràn ha ne glascàn-me qet joaüsdet ar bed?

Ne sonjàn-me qet beza eürus pa en em gavàn em flijadur hac er brosperite?

Ne sonjàn-me qet beza miserabl ha maleürus pa zigoez ganén un affliction benac?

O peguement oun-me en em drompplet bete vrêmâ!

O va Doue, grit dìn compren muy-oc'h-muy peguer vên ha peguen trompplus eo joaüsdet ar vuez-mâ! Grit ma considerìn a barfetet peguen buan e tremen plijadurezou ar bed, ha peguen maleürus eo ar fin da behini e cunduont mab an den.

Plijaduriou, enoriou, madou ar bed, n'ho considerìn muy nemet evel amusamanchou ha vaniteou.

Ne fell dìn muy, ô va Doue! qen plijadur, na qen consolation, na qen joaüstet, nemet an hini da veza oll deoc'h.



## Evit ar bêvare Sul goude Pasq.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus o veza disclêryet d'e Zisqibien e yê d'o c'huitât, evit mont da gaout e Dad Celestiel, ha penaus n'er gouel-jent muy, en em guevjont leun a dris-tidiguez. Neuze e lavaras dezo ez oa o mad hac o avantach ma en em se-parje evelse diouto, abalamour, eme-zàn, ma tleye rêï dezo ar Speret-Glàn, pehini a zeuje d'o c'honsoli, d'o c'harga a sclêrijen, ha d'o instrui var pep tra. *Sant Yan*, Chabistr 16.

### *Meditation var ar sec'hor spirituel pe an desolation interior.*

1 *P.* Perac e permet Doue ma en em gavomp aviziou er stat trist-se.

2 *P.* E pe fêçon e tleomp en em gomporti en occasionou-ze.

Considerit penaus hor Zalver a la-varas d'e Zisqibien e voa profitabl evito ma teuje d'o c'huitât, petra benac ma voa o oll joaüstet hac o c'honsolation uniq. Na esperomp qet ec'h allimp jou-issa bepret eus ar c'honsolationou divin

en draounyen-mâ a zaëlou, rac Doue; goude beza hor bisitet, en em guz ouzomp, goude beza hor c'honsolet, hor priv eus e gonsolation, ha qementse bepret evit hor profit hac hon avantach.

Hor c'honsoli a ra, evit hon tenna d'e servich, evit ober deomp disprijout consolationou væn ar bed, evit hor c'honforti hac hon ancouraji da drec'hi ar poaniou hac an difficulteou a gavomp o pratica ar vertu.

Hor priva a ra eus e gonsolationou, evit hon renta humbl, evit ober deomp santout peguer paour ha peguer sempl oump, pa vemp abandonet deomp hon-unan. Hor priva a ra eus an douçder celestiel-ze, evit ober deomp e glasq gant muy a ferveur, ha clasq muy ar c'honsolatour eguet ar gonsolation; evit c'hoas ober deomp e servicha gant ur garantez pur ha desinteresset, hep clasq hor c'hontantamant hon-unan; hac erfin, evit ober deomp qerzet en hent eus an Eê, pehini eo hent ar Groas hac an affliction.

En desolation eo e tisquez an ene e c'harantez da Zoue. Ne deo qet un dra

vras servicha Doue en amzer ma teu d'ho carga a gonsolation hac eus e faveuriou ; mes e zervicha en amzer ma ho lez en affliction ha ma seblant hoc'h abandoni, hennes a zo ur güir merq a fidelite.

Un nombr bras a Zent o deus bevet pell-amzer en ur sec'hor hac en un desolation estranch ; ha dre an usach mad o deus grêt eus ar poaniou interior-zé, pebes gloar n'o deus-y qet meritet !

2 *P.* Pa blijo da Zoue scuilla e gonsolation en ho calon, recevit-hi gant action a c'hraç, evel un dra n'oc'h eus qet meritet ; ha pa zeuy d'ho priva eus anezi, souffrit ar brivation-ze gant resination d'e volonte divin, gant humilite ha gant courach. Bezit neuze fidel d'en em acquita eus ho tever hac eus ho tevotionou ordinal, petra benac na reac'h anezo nemet dre boan ; ha credit parfet ne vezint nemet agreaploc'h da Zoue, hac eus a ur brassoc'h merit evidoc'h ; rac ar vertu hac an devotion ne gonsistont qet en douçder, er saour, er gonsolation sansibl a santit aviziou en hoc'h

exerciçou spirituel, mes en ur volonte ferm, constant, ha prest da bratica ar pez a ouzoc'h beza agreabl da Zoue.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Penaus oùn-me en em gomportet en amzer ma oùn en em gavet er sec'hor hac en desolation interior? Souffret am eus-me ar boan-ze gant humilite, gant ur speret a binigen, ha gant resination da volonte Doue? Ne doùn-me qet en em abandonet neuze d'an troubl, d'an dristidiguez, d'an digourajamant? N'am eus-me qet dilezet va exerciçou a zevotion, pe darn anezo?

O va Doue! en em resina a ràn evit bepret d'ho polonte just ha santel: va zrêtit evel ma plijo ganeoc'h. Sur oùn penaus qement a erruo ganén dre hoc'h urz ne allo beza nemet avantajus din. Mar fell deoc'h va bisita, rêi dìn sclêrijen, va c'honsoli, ra viot meulet; mar fell deoc'h va lezel er sec'hor, en devalijen, en dristidiguez, ra viot ive meulet. Me a recevo ingalamant eus ho torn an drouc hac ar mad, an douç hac ar c'huero, ar gonsolation hac an afflic-

tion, hac a rento graçou deoc'h evit qement a erruo ganén. E pe stat benac em leqeot, e rìn va fossubl da veza fidel deoc'h.

E creis va foaniou e livirin bepret: ho polonte bezet grêt, va Doue, ha nonpas va hini. Chom a rìn contant o velet ho polonte accomplisset varnòn; hac en em gonsoli a rìn en ur lavarat e goëlet va c'halon: *Va Doue, ne zesiràn nemedoc'h; va Doue, me en em abandon etre ho taouarn.*

Cetu aze ar resolution a guemeràn hirio, ha da behini, gant ar sicour eus ho craç, e fell dìn beza fidel ar rest eus va buez. Anaout a rit, va Doue, va infirmite ha va sempladurez, ha diganeoc'h eo ec'h esperàn nerz ha courach.

---

## EVIT AR BEMPET SUL GOUDE PASQ.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a lavaras d'e Zisqibien: e guirionez, e lavaret a ràn deoc'h: va Zad a roï deoc'h qement tra a c'houlennot em hano digantàn. Bete vrêmâ n'hoc'h

n'hoc'h eus goulennet netra æm hano; goulennit hac e recevot. *S. Yan*, C. 16.

*Meditation var ar Beden.*

1 *P.* An necessite da gaout recours da Zoue dre ar Beden.

2 *P.* Petra a dleomp da c'houlen digant Doue.

Considerit penaus hon eus bepret ezom da bedi, abalamour ma hon eus bepret ezom eus a c'hraçou. Sempl ha fragil oump; sujet oump da un infinite a viseriou, qen a gorf qen a speret; incitet oump d'an drouc dre hor goal-inclinationou; exposet da un infinite a zangeriou; attaqet a bep tu gant adversourien hor silvidiguez.

Penaus gallout resista ouz qementse tout ha beva en assuranç, nemet dre ur sicour special a Zoue? Ret eo eta, evit receo e sicour hac e asistanç, caout recours dezàn dre ar beden, hervez ma en deus en ordrenet. *Goulennit*, emezàn, *hac e recevot; clasqit, hac e qevot; scoït var an nôr, hac e vezo digoret deoc'h.*

Doue a fell dezàn rêi deomp hon oll

ezomou hac hor c'harga eus e c'hraçou; mes falvezout a ra dezàn ive e c'houlenfemp anezo, evit ma teuimp da anaout hor paourentez hac hor sempladurez, ha de anaout eż eo digantàn e teu hon nerz hac hon oll vertu.

2 *P*. Considerit penaus e tleït goulen principalamant digant Doue ar madou spirituel, madou an ene. N'en em gontantit qet gouscoude da lavarat e general : Va Doue, ho pezit truez ouz va ene; plijet ganeoc'h va fardoni; grit din ar c'hraç da veza eürus ganeoc'h en ho Parados : goulennit c'hoas e particulier ar sicour a behini hoc'h eus ezom evit ober eus ho costez ar pez a dleit evit obteni ar c'hraç-se da veza pardonet gant Doue ha recevet en e Varados. Goulennit ar gourach da labourat evit ho conversion, an nerz da drec'hi ho coal inclinationou, an nerz da resista ouz tentationou ar c'hiq hac an droucsperet, ar c'hraç da zistaga ho calon diouz ar bed, ar c'hraç d'en em acquita santelamant eus an deveriou eus ho stat, ar c'hraç da veza humbl, douç, paciant, pur ha chast; goulennit digant

Doue ar c'hraç d'e servicha gant fervor, ar c'hraç da veva ha da vervel en e zoujanç hac en e garantez, evit gallout e contempli hac e veuli eternelamant.

Goulennit goude-ze hoc'h ezomou temporel, hep o goulen gouscoude nemet gant re a bres hac a ardeur, mes gant ur soumission parfet da volonte Doue, pehini a oar petra zo profitapla evit e c'hloar hac evit ho silvidiguez.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Peguen alies a vech em eus-me negliget da gaout recours da Zoue em necessiteou! Ma vizen bet fideloc'h d'e bedi, peguement a c'hraçou n'am bizeme qet recevet, a beguement a fautou ne vizen-me qet bet preservet!

Mar em eus pedet aviziou, petra am eus-me goulennet digant Doue? Lavaret am eus pedennou diouz ar mintin, diouz an nôs hac en Oferen; mes pet guech n'am eus-me qet o lavaret heb intantion ebet, hep sonjal da c'houlen graç ebet diouz Doue, pe d'e drugarecât eus e vadelezou? Pedet am eus hepqen dre accustumanç, abalamour ma voa ret

lavarat ur beden benac. Allas ! pede
am eus, hep pedi. Ne veritàn-me qe
ar memes rebech a rejoc'h, va Zalver
d'ho Tisqibien : *Bete vrêmà n'oc'h eu*
*goulennet netra.*

Mar am eus goulennet ur c'hra
benac, petra am eus-me goulennet
Madou temporel, ar yec'het, un iss
mad em afferiou. Mes, ha sonjet an
eus-me da c'houlen va ezomou spirituel, evel an humilite, an temperanç
ar garantez e qever va adversourien
hac ar vertuziou all ?

Ha pedet am eus-me gant qement
ardeur evit beza delivret eus a viçou v
ene, evel ma em eus pedet evit beza ren
tet pare eus a glénvejou va c'horf?

Hac ober a ràn-me an aluzen pe u
œuvr-mad bènac evit obteni an donêzo
a chastete, evel ma ràn evit caout u
issu mad en afferiou ar bed ?

O va Doue ! grit dìn anaout ervad v
miseriou, ispicial re va ene, va sem
pladurez ha va fragilite, hac an ezo
am eus da bep amzer eus ho sicour ha
eus ho craç ; grit dìn ive anaout ho misericord hac ho madelez infinit, evit m

teuin em oll ezomou da implori hoc'h asistanç gant humilite ha gant fizianç.

---

EVIT GOUEL AN ASSANCION,

*Da lavarat eo, an deiz ma pignas hor Zalver en Eê, hanvet ar YAOU-BASQ.*

JESUS a assamblas e Zisqibien var menez Olivet evit o renta test eus e driomf. Recommandi a eure dezo prezeg an Aviel d'an oll nationou eus ar bed; hac evit lacat ar syell diveza da guement tra en devoa disqet dezo, e ra dezo guelet, en ur bignat en Eê, penaus e oar ar güir hent a gundu dî, penaus en deus-én disqet dezo en e Aviel, ha penaus e rënint gantàn en e c'hloar, mar bevont eveltàn var an douar.

*Meditation var Myster an Assancion, ha var ar frouez a dleomp da denna anezàn.*

Consideromp penaus hor Zalver adorabl, goude beza lavaret adieu d'e Vam santel ha d'e Zisqibien var menez Olivet, ha roet dezo e ziveza benediction, a bignas dirazo en Eê, leun a c'hloar hac a driomf.

Considerit an oll Ælez o tisqen evit

e ziguemeret, e adori, e anaout evit
Rouc hac o Mestr souveren. O pebe
rejouissanç a voe en Eê, pebes triomf
Ma n'en deus biscoas speret na calo
an den comprenet ar pez en deus pre
paret Doue d'ar re er c'har, piou a ouff
compren ar pez en deus preparet d'
Vab unic, e pehini en deus laqet e ol
gomplesanç? Ma ne allit qet eta com-
pren ar gloar a behini e jouis ho Re-
demptor divin, nac an hueldet eus
Dron, considerit da viana gant admira
tion ha contemplit hervez ho callou
ur gloar pehini a zeu da ravissa an ol
Sperejou celestiel.

Pebes joa santel na dle qet produi
ar Myster-mâ e calon ur güir Gristen!

2 *P.* Considerit penaus Jesus-Christ
o qüitât an douar hac o pignat en Eê, a
zisq deomp ez eo an Eê hor güir bro,
ha ne doump var an douar nemet tre-
menedi, hac evel er plaç eus hon exil.
Disqi a ra deomp penaus e tleomp dis-
taga hor c'halon diouz ar bed-mâ, ha
lacat hor speret hac hor sonch en Eê.

Madou, enoriou, plijadurezou ar
bed, petra hoc'h eus-hu a guement a

ouffe rêï deomp ur gontantamant parfet? Ne d'eo nemet en Eê ec'h allomp caout hor güir eürusdet.

Jesus a zo pignet en Eê evit prepari ur plaç da bepini ac'hanomp. Acquisitet en deus deomp ar güir da vont d'an Eê, plenêt en deus deomp an hent; e gontantamant hac e joa eo hor guelet o qerzet ennàn. Pebes courach na dle qet ar sonjeson-se da inspira deoc'h!

Savomp eta hon daoulagad hac hor c'halonou varzu an Eê, e pelec'h e ma Jesus hon tenzor, ha na sellomp ouz an douar nemet evit e zisprijout.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha consideri a ràn-me an douar evel ar plaç eus va exil?

Sonjal a ràn-me alies en Eê?

Petra am eus-me grêt bete vrêmàn evit an Eê?

Petra am eus-me sonch da ober evit meritout un deiz beza recevet en demeuranç eürus hac eternel-ze?

Doue a offr dìn an Eê; e refus a rìn-me?

O va Doue! distaguit va c'halon diouz an douar. Grit dìn en em gonsideri bepret evel un divroad hac ur pelerin er

bed-mâ, ha qerzat gant courach varzu va güir bro. Ne c'houlennit diganén, va Doue, evit meritout an Eê, nemet ar pez a zo just, rêsonabl ha facil gant ar sicour eus ho craç; ne vezo nemet dre va faut mar collàn ar plaç eürus a zo destinet evidòn. Qent eguet na errué un hevelep maleur ganén, grit din ober ar binigen a garot; disposit eus ac'hanòn; hervez ma plijo ganeoc'h, en draounyen-mâ a zaëlou; roït din ar boan a blijo ganeoc'h. Ne c'houlennàn diganeoc'h na prosperite na joaüstet er bed-mâ; ne zesiràn nemet ar boneur d'ho quelet ha d'ho meuli da james en ho Pales eternel.

---

EVIT AR SUL GOUDE AR YAOU-BASQ.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a zisclêryas d'e Ziśqibien ar bersecutionou o devije da souffr abers ar Judevien. Ho chasseal a raint, emezàn, eus o Sinagog, eus o Zempl, eus o assambleou, ha dont a raï un amzer e pehini ar re ho lacaï d'ar maro, a sonjo dezo ober ur sacrifiç da Zoue. Ho trêu

a raint evelse, abalamour ne anavezont na va Zad na me. Qement-mâ a lavaràn deoc'h, evit, pa vezo deut an amzer-ze, ma ho pezo sonch penaus em eus hoc'h avertisset. *Sant Yan*, Chab. 16.

*Meditation var ar Souffrançou.*

1 *P.* Ret eo souffr er bed-mâ.

2 *P.* Ar voyen da ober un usach vad eus hor souffrançou.

Considerit penaus an Ebestel, ar Merzerien, an eneou fidel ha devot, o deus souffret er bed-mâ poaniou, afflictionou ha persecutionou estranch.

Ar souffrançou a zo bet a viscoas hac a vezo bepret hor partach en draounien-mâ a zaëlou.

Den ebet ne dle esperout beza exant. Ar re vras ha puissant eus ar bed o deus o foan qer-coulz hac ar re vian hac ar re baour. Ne antreer qet e Rouantelez Doue nemet dre galz a boaniou hac a dribulationou. Ar Groas a zo güir hent an Eê. Eguis ma fell eta da Zoue saveteï an oll dud, en deus pourveet croasiou dezo oll.

Croasiou a gavomp e peb lec'h, en-

nomp hon-unan hac ermes ac'hanomp pep tra hon afflich hac a ra deomj souffr : hor c'horf dre e glénvejou ha e infirmiteou, hon ene dre e ignoran ha dre e goal inclinationou, an droucsperet dre e dentationou, an dud gant pere e vevomp dre o c'hontroliez pe dre o goal humor, ar bed dre e injustiçou pe dre e bersecutionou.

Doue a bermet an afflictionou-ze evit hor mad hac hon avantach ; rac beza ez int an holen pehini a vir na zeu hor c'halon d'en em gorrompi dre ar blijadurezou ha dre ar brosperiteou ; servicha a reont da burifia hon eneou ; servicha a reont deomp da binigen er bed-mâ ; servicha a reont da exerci hor paciantet, d'hon renta humploc'h, ha da gresqi hor c'hurunen en Eê.

2 *P.* Pa ne ellit qet tec'hel diouz ar groas, pa renqit souffr, na gollit qet ar merit hac ar frouez eus ho souffrançou ; grit eus a necessite vertu ; grit un usach vad eus ho poaniou.

Peguer bras benac e ve hoc'h affliction, na gollit qet courach ha n'en em abandonit qet d'an dristidiguez. Na

c'houlennit qet beza delivret eus hoc'h afflictionou ; mes goulennit qent ma plijo gant Doue ho souten hac ho creât dre e c'hraç, evit o anduri dre garantez evitàn.

Sellit ouz an Eê, ha considerit ar recompanç a brepar Doue deoc'h. Trugarecaït Doue dre ma ro deoç'h dre ar souffrançou ar voyen da assuri ho silvidiguez ha da gresqi ho curunen en Eê.

A viscoas ar Zent, e creïz o brassa poaniou, o deus clasqet o c'honsolation ebars en orêson, hac eno eo o deus-hi cavet bepret. Clasqit eno soulajamant evelto, hac e qefot ive gant graç Doue. E creïz ho poan lavarit : Just oc'h, va Doue ; meritet am eus qement-mâ ha c'hoas davantach ; ho polonte ra vezo grêt, va Doue, ha nonpas va hini. Laqit ho fiziang en Doue, esperit ennàn, hac en em santot ancourajet ha consolet.

Examinit e pe fêçon oc'h en em comportet en ho poaniou hac afflictionou, ha goulennit pardon eus ar fautou ho pe grêt.

Qemerit ar resolution d'en em servicha eus ar voyenou merqet amâ di-

arauc, evit ober guell usach eus hoc'h afflictionou en amzer da zont.

O va Doue! just eo dìn souffr : ne c'houlennàn qet eta beza delivret eus va foaniou; mes goulen a ràn qent ma plijo ganeoc'h va zouten ha va c'hreâ dre ho craç, evit o anduri dre garante evidoc'h, gant paciantet ha gant resina-tion d'ho polonte divin. Grit dìn souff er vuez-mâ ar boan a blijo ganeoc'h, h qeit ha ma plijo ganeoc'h; n'am esper-nit qet er bed-mâ, mes va espernit me ho supli, er bed all.

---

## Evit Sul ar Pantecost.

*Meditation var an effejou burzudus broduas ar Speret-Santel en Ebeste hac en Disqibien, ha var an effejo admirabl a zeu ive brêmà da brodu en eneou pere en em zispos d'e receo.*

Consideritt penaus an Ebestel hac a Disqibien en em retiras oll asamble er Cenacl evit en em disposi da rece ar Speret-Santel, hervez ma en devo ordrenèt dezo o Mestr divin, abar ma pignas en Eê. Tremen a rent en o ol

o oll amzer er retret, er silanç hac en orêson, ha da benn dec devez ar Speret-Glàn a zisqennas varnezo dindan ar furm a flammou tan.

Sclêrât a reas o ententamant, rêï a eure dezo un intellijanç parfet eus an huella Mysteriou ; anflammi a reas o c'halonou dre ar flam eus ar garantez divin, inspira a reas dezo ur zêl ardant evit silvidiguez an eneou, hac ur gourach ferm evit prezeg an Aviel, en despet d'an dangeriou da bere e oant exposet abers ar judevien hac ar bayanet ; rêi a eure dezo an donêson da brezeg e pep seurt langach, hac ar vertu da douch ha da gonvertissa ar c'halonou ar muya caledet.

Qerqent ha ma o devoe recevet ar Speret-Santel, n'o devoe qen sonch nemet da heulia e inspiration. Sant Pêr en ur sortial eus ar Cenacl, a brezegas e creïz an dachen, hac a gonvertissas tri mil den en e guenta sermon, ha pemp mil en e eil. Mont a rejont daou-a-daou dre an oll qarteriou eus ar bed evit instrui ar bobl ; anduri a rejont abers an tirantet pep seurt goal-dreta-

manchou, contant ha joaüs da souffr evit gloar Jesus-Christ; instrui a rent ar bobl bete var ar chafodou, ha sciella a rejont erfin gant o goad an testeni a rentent d'ar Feeiz a brezeguent.

Admiromp an nerz, ar gourach, ar vertu a ro ar Speret-Santel d'ar re a zo fidel da heulia e inspiration.

2 *P.* Considerit penaus ar Speret-Glàn a zeu c'hoas bemdez, hac ispicial en deiz santel-mâ, d'en em gommunica d'an eneou a zo disposet d'e receo, ha penaus e teu da brodui ive enno effejou admirabl.

Distaga a ra o c'halon diouz ar bed, ober a ra dezo saouri ar madou celestiel, o sclêrât a ra en o douetou, o frotegi en dangeriou hac en tentationou, o c'honsoli en o afflictionou; ober a ra dezo santout muy a gontantamant ha muy a zouçder en humiliationou hac er souffrançou, eguet na sant tud ar bed e creiz o flijadurezou hac o zriomfou. Petra a ellit-hu da zesirout en draounyen-mâ a zaëlou a guement a ve avantajussoc'h?

Evit en em disposi eta da receo ar

Speret-Santel, ho pet sourci, da guenta, da burifia hoc'h ene diouz qement a elfe displijout dezàn hac e ampech da ober e zemeuranç en ho calon. D'an eil, en em retirit dioc'h trous ar bed, ha supliit, dre bedennou fervant, ar Speret divin-ze da gomunica deoc'h e c'hraçou hac e zonêsonou, ha da guemer possession eus ho calon.

Speret-Glàn, disqennit, me ho supli, em ene; qemerit possession eus va c'halon; deut d'am frotegi a enep adversourien va silvidiguez; distaguit va c'halon diouz an douar, grit dìn saouri an traou celestiel; carguit va memor a sonjesonou santel, sclêraït va ententamant, hac alumit em c'halon ar flam eus ho carantez divin.

*Goulennit ar memes graçou evit ho nessa, ispicial evit ar re ma oc'h obliget da bedi.*

*Peden*

*Pehini a ellit ober alies er Goueliou-mâ, hac a ellit memes da gana.*

Deut, deut brêmâ ennomp, Speret-Santel,
Ni ho suppli, deut en ho pobl fidel,
Disqennit da sclerrât hor sperejou,
Da doma dre ho craç hor c'halonou.

## Evit Lun ar Pantecost.

*Meditation var ar mercou dre bere ec'h ellomp anaout ha ni hon eus recevet ar Speret-Santel.*

Considerit penaus ec'h ellit caout un assuranç moral oc'h eus bet ar boneur da receo ar Speret-Santel ha d'e gaout en ho calon ; da guenta, mar d'oc'h fidel da ober qement a ouzoc'h a c'houlen Doue diganeoc'h, ha d'e ober dre garantez evitàn. D'an eil, mar souffrit gant paciantet hac abalamour da Zoue, ar pez a erru ganeoc'h a rust hac a boanius, qen en ho corf hac en ho speret, qen en ho reputation hac en ho madou. D'an drede, mar en em soumetit ha m'en em abandonit e pep tra d'e volontez divin, o credi parfet penaus qement a ra a zo just ha santel. D'ar bêvare, mar en em blijit o sonjal e Doue hac o clêvet parlant eus anezàn.

*Examinit amâ hac ar re-ze eo ho tispositionou.* Mar o remerqit ennoc'h, anavezit ez int donêsonou ar Speret-Santel pehini a zo en ho calon : rentit

dezàn actionou a c'hraç, ha rapportit dezàn an oll gloar.

Ma ne remerqit qet ennoc'h an oll dispositionou-ze, na zisesperit qet gouscoude, ha na gollit qet courach, mes sellit petra zo ennoc'h hac a ell displijout d'ar Speret-Glàn, hac en ampech da zisqen en ho calon : renoncit eus a vrêmâ da guementse ; mar qivit e ve dies ha poanius deoc'h e ober, sonjit penaus an onction eus ar Speret divinze a zouçaï souden ho poan hac a blenaï an oll difficulteou. Laqit ho fizianç ennàn : presantit dezàn hirio ho calon, ha pedit-én dre ho taëlou hac hoc'h hirvoud da burifia hoc'h ene, ha da lacât ennàn an tân sacr eus e garantez divin.

Speret-Glàn ; sourcen eus an oll graçou, hon refuch, hon nerz hac hor c'honsolation, va chenchit en un den nevez : chenchit va speret pehini a zo qen infidel, qen digourach, qen impaciant, ha roït dìn hoc'h hini pehini a zo ur speret courajus, ur speret fidel, ur speret douç, ur speret paciant ha carantezus. Plije gueneoc'h dont d'am bisita ; n'am privit qet eus ho tonêzo-

nou, peguen indign benac ez oùn; na bermetit qet e tremenfe ar Goueliou-mâ hep ma santìn an effejou douç eus ho craç hac eus ho presanç.

---

## Evit Meurs ar Pantecost.

### *Meditation. Peguen important eo heulia inspirationou ar Speret-Santel.*

Considerit penaus un inspiration vad a zo mouez ar Speret-Santel, pehini a barlant ouzomp, pehini hon instru, pehini hon exhort.

Hor silvidiguez a zepant alies eus hor fidelite da heulia un inspiration vad hebqen. Peguement a Zent a zo eürus er Barados evit beza bet fidel da brofita eus un inspiration, hac a vize en em gollet, ma n'o devize qet profitet eus anezi! Peguement a eneou a zo maleürus en ifern, evit beza disprizet un inspiration o devoa bet, ha pere a vize bet salvet, mar o devize grêt usach vad anezi!

Nep a brofit eus a c'hraçou Doue, a receo re all brassoc'h; hác an nep

a zeu da abusi eus anezo, a goll ar re a oa destinet ęvitàn.

Doue a dao goude beza parlantet; en em retira a ra goude beza clasqet; disprijout a ra goude beza bet disprijet; punissa a ra goude beza anduret.

Qement inspiration vad a zeu deoc'h, ma ne servich brêmâ evit ho santification, a servicho un deiz evit ho condaonation.

Pet-guech oc'h eus-hu manqet da heulia inspirationou ar Speret-Santel? Beza ez eus marteze ur bloaz, daou vloaz, pe ouspen, ma oc'h inspir da ober ur mad pehini n'oc'h eus qet grêt c'hoas. Pegueit amzer zo ma lavar deoc'h, ma ho sollicit, ma ho press da renonç d'ar pec'het-se, d'ar goall-accustumanç-se, ha ne rit vân ebet?

Considerit an nombr a c'hraçou ouz pere oc'h eus resistet; considerit an nebeut amzer oc'h eus muy da veva, ha ma zeo resolvet an Autrou-Doue da zouffr ar resistanç-se. Mar clêvit hirio e vouez, na galedit qet ho calon; ho qervel a ra, marteze, evit ar vech diveza. Laqit eves ne lavarfe deoc'h

erfin : *Ho calvet am eus, ha n'oc'h eus qet va selaouet; va guervel a reot, ha n'ho selaouin qet.*

Trugarecaït ar Speret-Santel eus an oll inspirationou, an oll donêsonou, an oll graçou en deus roet deoc'h : goulennit digantàn pardon eus an nebeut a fidelite oc'h eus bet da brofita eus anezo. Selaouit ar pez a lavar deoc'h bremâ, ha bezit fideloc'h d'e ober, gant aoun ne zeufe erfin d'hoc'h abandoni.

Speret-Divin, anaout a ràn ne doùn qet abandonet ganeoc'h, pa glêvàn c'hoas ho mouez carantezus pehini a rebech dìn va infidelite ha va ingrateri; re bel-amzer zo e scoït var dôr va c'halon; petra a c'houlennit-hu diganeme, va Doue? Parlantit c'hoas ur vech, hac ec'h oboissìn deoc'h.

Anaout a rit va dallentez, va sempladurez, va fragilite; roït dìn eta, me ho supli, sclêrigen evit anaout bepret ho polonte, courach evit antrepreni ar pez a inspirot dìn, ha nerz evit e beur-achui.



## EVIT GOUEL AN DRINDET SANTEL.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS goude e Resurrection, hac abars ma pignas en Eê, a lavaras d'e Zisqibien : It drearbed oll, instruitarbobl, ha badezit-én en hano an Tad, hac ar Mab, hac ar Speret-Santel. *S. Vaze*, C. 28.

*Meditation var Myster an Drindet Santel.*

1 *P.* Ar pez a dleomp da gredi eus ar Myster adorabl-mâ.

2 *P.* An obligation hon eus da sonjal alies er vadelez hac er garantez o deus evidomp an tri Ferson eus an Drindet, ha da zisquez dezo hon anaoudeguez vad.

Jesus-Christ a bropos deomp en Aviel-mâ ar c'henta hac ar principala eus a Vysteriou hon Religion, da ouzout eo, Myster an Drindet santel, e pehini e credomp hac ec'h adoromp un Doue hepqen e tri Ferson : Tad, Mab, ha Speret-Santel.

Considerit penaus ar Feiz hon oblich da gredi ez int Doue o zri, mes ar memes Doue.

Beza ez int tri Ferson distinguet etrezo : personach an Tad ne deo qet personach ar Mab ; personach ar Mab ne deo qet personach ar Speret-Santel ; mes n'o deus o zri nemet ur memes Divinite, ur memes speret, ur memes bolontez.

An Tad a zo a bep eternite, ar Mab a zo a bep eternite, ar Speret-Santel a zo a bep eternite, ha gouscoude ne dint qet tri eternel, mes unan eternel.

O zri o deus crouet ar bed oll : o zri int Mestr var qement tra zo, ha gouscoude ne dint qet tri C'hrouer na tri Mestr ; mes ur C'hrouer hepqen hac ur Mestr, evel ne dint nemet un Doue.

O zri o deus ur memes gallout, ur mems puissanç, ur memes gloar, ur memes majeste.

O zri ez int infinimant puissant, infinimant santel, infinimant parfet ; ha pep-hini anezo a zo qer perfet evel o zri assambles. Cetu aze ar pez a zisq deomp ar Feiz.

Enoromp, meulomp hac adoromp ur Myster qer bras, pehini a ra hac a raï da virviqen ar sujet eus a admi-

ntion hac eus a eürusdet ar Zent hac a Ælez en Eê.

2 *P.* Considerit penaus ne deo qet roüalc'h credi ar Myster-mâ, ret eo c'hoas anaout ha contempli alies an obligationou infinit hon eus d'an tri Ferson adorabl-mâ, evit o zrugarecât, ha renta dezo carantez evit carantez.

Doue an Tad en deuz hor c'hrouet evit hon renta eternellamant eürus en Eê, hac hor c'haret en deus bete livra e Fab unic da vervel evit hor savetei.

Doue ar Mab, dre ur burzud a garantez evidomp, a zo en em c'hrêt Den, hac en deus anduret betec ar maro evit hor prena.

Ar Speret-Santel a zesir gant ardeur hor santification hac hon eürusdet eternel, hac hor santifia a ra dre c'hraçou, dre e inspirationou ha dre e zonêzonou.

Petra a ell beza capabloc'h da c'houit hor c'halonou, da ober deomp carout an tri Ferson divin-mâ, ha lacât hon oll fiziane enno, eguet consideri madelez infinit evidomp hac o c'harantez dreist musul ?

Ra vezo eta hon devotion principala

hac ordinala contempli ar Myster adorabl-mâ hac an obligation infinit hon eus d'an Tad Eternel, d'ar Mad ha d'ar Speret-Glàn.

Lavaromp alies, mes bepret gant calz a respet hac a zevotion, ar c'homzou caër-mâ : *Gloria Patri et Filio, et Spiritui Sancto. Gloar d'an Tad, gloar d'a Mab, gloar d'ar Speret-Santel.* Ra servichint da ober deomp caout sonch eu an obligation hon eus da ober hon ol actionou evit gloar Doue, da rapport dezàn ar gloar eus a bep tra, ha d' drugarecât eus a bep tra.

## *Peden.*

Tad Eternel, va Doue ha va Autro souveren, va c'hrouet oc'h eus, va zen net oc'h eus deus an neant, va c'harg a rit bepret eus ho madelezou ; pebe actionou a c'hraç ne dleàn-me qet rent deoc'h ! gant pebes carantez ne dleàn me qet ho servicha epad va oll buez !

Va Zalver ha va Doue, petra n'oc' eus-hu qet grêt, petra n'oc'h eus hu qet souffret evit va silvidiguez Peguer just eo dìn-me souffr un d

bena

benac dre garantez evidoc'h !

Speret-Glàn, peguement a inspirationou santel, peguement a c'hraçou oc'h eus-hu roet dìn hac a roït bemdez evit va zenna davidoc'h ha va c'hùndui d'an Eê ! Gant pebes anaoudeguez-vad ne dleàn-me qet receo ho tonêsonou, ha gant pebes fervor ne dleàn-me qet heulia ar santimanchou mad a inspirit dìn !

O va Doue! pa rit dìn ar c'hraç da ànaout va obligationou, roït dìn ive nerz ha courach d'en em acquitta ervad eus anezo.

---

## Evit Gouel ar Sacramant.

*Meditation var ar sourci a dleomp da gaout da visita Jesus-Christ er Sacramant an Auter, ha var ar profit a ellomp da denna eus ar visitou-ze.*

Consideritt Jesus-Christ var an Auter evel ur Roue var e Drôn evit beza visitet gant e sujedi, hac evit receo ar respet hac an enor a zo dleet dezàn. Eno eo e teu dre e garantez dreist vusul d'hor guervel oll bras ha bian, evit dis-

tribui deomp an tenzor eus e c'hraçou, hac hor c'harga eus e zonêzonou.

Ma ve lavaret deoc'h e mâ Jesus-Christ er memes furm ma eo bet var an douar, en ul lec'h benac a bell, e pehini e ra vad da beb-unan, hac ec'h accord d'an oll qement a c'houlennont, pebes pres n'ho pe-hu qet da vont d'e velet! Pebes respet n'ho pe-hu qet evitàn! Ha c'hou a squisse en e gompagnunez? Mancou a racc'h-hu da c'houlen digantàn hoc'h ezomou?

Jesus-Christ a zo tost deoc'h; e mâ en Ilis var an Auter, e pelec'h e lavar d'an oll : deut davidòn-me, c'houi pere a zo poaniet hac affliget, ha me ho soulajo. It eta d'e visita; ît d'e adori liessa ma ellot; ît da zisclêrya dezàn gant fizianç ho miser, ho paourentez, hoc'h infirmiteou, ho tentationou, hoc'h afflictionou, hac e teuî d'hoc'h asista, d'ho consoli, d'ho telivra. Mes sonjit d'en em derc'hel bepret dirazàn gant ar vodesti, an devotion, ar respet hac an doujanç a dle da inspira e vajeste adorabl.

Considerit c'hoas penaus ar sura moyen evit beza proteget, asistet,

consolet gant hor Zalver, pa en recevot en ho clénvet diveza, eo e enori epad ho puez e Sacramant an Auter, e visita alies, hac e receo alies er Gommunion gant an dispositionou reqis. Ar respet hac an enor ho pezo rentet dezàn epad ho puez er Myster adorabl-mâ, a vezo ar musul eus ar garantez a zisquezo deoc'h, hac eus ar graçou a raï deoc'h var ho maro.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha mont a rit-hu alies da visita Jesus-Christ er Sacramant an Auter? Mar d'oc'h taust d'an Ilis, petra vir ouzoc'h-hu na brofitit eus an occasion gaër oc'h eus? Mar d'oc'h pell diouz an Ilis, e ober a rit-hu da viana pa ellit caout an occasion; dre exempl, pa zeuit d'an ofiç, ha pa en em gavit abred, na ellit-hu qet mont da guenta da saludi ha da adori ar Sacramant un nebeut amzer? Elec'h en em acquita eus an dever-ze, na chomit-hu qet da gauzeal gant ar re-all en dro d'an Ilis?

Gant pebes respet en em zalc'hit-hu dirac ar Sacramant adorabl?

Ha sonjal a rit-hu da exposi d'ho Salver carantezus ho poaniou hac ho miseriou, ha da c'houlen digantàn hoc'h ezomou, ispicial ar spirituel ?

*Grit brêmàn an Act a Adoration, an Act a Garantez, hac an Amanc enorabl a zo amâ varlerc'h.*

## ACT A ADORATION,

*Pehini a zo mad da ober bemdez epa an eizvet-mâ hac e peb amzer dira ar Sacramant.*

O va Jesus douç ha mad, peguer bra eo ho madelez evidomp, da veza ins tituet ar Sacramant adorabl-mâ evi chom ennàn bepret ganeomp evit bez hon recours, hon nerz hac hor c'hon solation var an douar !

Hoc'h adori a ràn er Sacramant gan an oll respet ha gant an oll humilite pehini oun capabl.

Hoc'h adori a ràn evel Autrou uni versel eus a guement tra zo, ha Croue ar bed oll.

Anaout a ràn ez eo diganeoc'h em eu recevet ar vuez ha qement mad am eu hac e tepandàn ac'hanoc'h e pep tra.

Hac evel ne doun qet capabl d'ho trugarecât, d'ho meuli, d'hoc'h adori en ur fèçon dign ac'hanoc'h, me a offr deoc'h an oll actionou a c'hraç, an oll benedictionou, an oll meuleudiou hac an oll adorationou a zo bet hac a vezo rentet deoc'h gant ar Zent hac an Ælez en Eê, ha gant an eneou santel var an douar.

Grit, dre ho craç, me ho suppli, ma teuin epad va buez d'hoc'h adori en Hosti dindan ar voâl eus ar Sacramant, gant qement a respet, a fiziançe, a garantez hac a anaoudeguez vad, ma ellin goude va maro caout ar boneur d'ho couelet sclêr var an Trôn eus ho cloar, d'ho contempli ha d'hoc'h adori da james gant an oll Sperejou eürus.

*Meulet hac adoret ra vezo* Jesus *er Sacramant adorabl eus an Auter.*

## ACT A GARANTEZ,

*Pehini a zo ive mad da ober dirac ar Sacramant, hac a aller da ober e peb lec'h hac e peb amzer.*

O va Zalver carantezus! va ardanta desir eo d'ho caret bepret.

Ar garantez e deus triomfet eus ac'ha-

noc'h ; grêt e deus deoc'h antrepren ha souffr pep tra evidòn ; poent eo e triomfe eus ac'hanòn-me, hac e rae dìn antrepren ha souffr pep tra evidoc'h. Peur e vezìn-me qen leun eus ho carantez, ma ellìn lavaret gant guirionez: *C'houi eo va c'honsolation, va buez, va eürusdet, va Doue, ha va oll vad!*

Recevit ar brotestation humbl a ràn deoc'h d'ho servicha hiviziqen gant fidelite ha gant carantez. En em offri hac en em gonsacri a ràn deoc'h antiesramant. Ne fell dìn muy beva nemet evidoc'h, va Doue ! C'houi hoc'h-unan hepqen a vezo ar princip, ar reglen hac ar fin eus va oll actionou. Heulia a rìn gant docilite hoc'h inspirationou santel ; pellât a rìn dious plijadurezou danjerus ar bed; n'en em exposìn muy d'an occasionou d'hoc'h offanci. Cetu aze ar pez a zeziràn muya er bed, ha cetu ar resolution a guemeràn, nonpas dre ur speret a bresomption; anaout a ràn va miser, va inconstanç ha va fragilite, ha gouzout a ràn penaus mar em abandonac'h dìn va-unan, e couessen adare abars nemeur em oll dizurzou;

mes va oll fizianç a zo ennoc'h, hac esperout a ràn penaus, gant ar sicour eus ho craç, e perseverin en ho servich, en ho toujanç hac en ho carantez.

## AMAND ENORABL
*Dirac ar Sacramant.*

Va Zalver ha va Doue, en em strinca a ràn d'ho treid, dirac an Trôn eus ho misericord, evit ober deoc'h reparation hac Amand enorabl evit an oll irreverançou, profanationou ha sacrilejou a zo bet a viscoas commetet, hac a eller da gommeti en amzer da zont en hoc'h enep er Sacramant adorabl.

Pardonit dìn-me, pec'her ingrat, ha pardonit ive deomp oll hor fautou hac hor c'hrimou.

Pardonit deomp hon immodesti en ho presanç; pardonit deomp hon nebeut a zevotion, hor yenien hac hon nebeut a garantez evidoc'h.

Ancouaït, ô va Zalver! hon iniqite, ha sonjit ez oc'h hanvet hac ez oc'h an Tad a visericord.

Recevit an desir am eus d'hoc'h

enori ha d'ho quelet enoret er Sacramant eus ho carantez.

Ia, me a zesir a greis va c'halon ho carout ennàn, ho meuli hac hoc'h adori gant ar memes fervor ma oc'h caret, beniguet hac adoret gant an Æles hac an eneou santel.

Inspirit dìn, va Jesus, santimanchou dign eus ac'hanoc'h, ha laqit em c'halon an dispositionou a dleàn da gaout evit renta deoc'h an enor a zo dleet d'ho Majeste divin. Accordit ar memes graç d'an oll dud fidel, evit ma hoc'h enorimp *oll* assambles eus hon oll gallout. Grit ive ma teuï an oll nationou eus an douar d'hoc'h anaout ha doc'h adori, ha ma vezo dre ar bed oll ar Sacramant santel eus an Auter meulet, enoret ha glorifiet da james gant ur respet souveren. *Am.*

---

## Evit Sul ar Sacramant.

### *Peguen avantajus eo communia alies.*

Evit compren peguer mad ha peguen importánt eo Sacramanti alies, considerit penaus Sacramant an Auter a zo magadurez spirituel an ene, ha penaus

e ro dezî nerz evit en em viret diouz ar pec'het, hac evit pratica ar vertus. Evel ma ro ar boed a zebrer nerz d'ar c'horf da labourat, Sacramant an Auter a ro nerz d'an ene evit servicha Doue ervad. Mar chomer re bell hep dibri, ar c'horf a zeu da veza dinerz, sempl, languissant, ha da vervel erfin; evelse mar chom pell-amzer an ene hep receo ar boed celestiel destinet evit antreteni ha conservi e buez, e teu da semplât, da languissa, da goll he devotion, da abandoni he resolutionou mad, ha d'en em goll erfin.

Attaqet oump a bep tu gant adversourien hor silvidiguez, ar bed, ar c'hic hac an drouc-speret; exposet oump e peb lec'h d'an tentationou; beza hon eus goal inclinationou, ouz pere e rencomp combati continuellamant. A belec'h hor bezo-ni an nerz da resista ouz qement a adversourien, nac ar gourach d'en em drec'hi hon-unan, mar pellaomp dious ar sourcen a c'hraç?

E commançamant an Ilis ar Gristenien a gommunie peurvuya bemdez, ha dre an abondanç a c'hraçou a recevent,

e vevent eguis ælez var an douar.

Ar Merzerien evit en em zisposi da souffr an tourmanchou preparet dezo gant an tyrantet, o devoa bepret recours d'ar Gommunion; ha creêt ha fortifiet dre ar boed divin o devoa qemeret, e souffrent gant courach ha gant joa ar c'hruella suppliçou.

Mar guelomp c'hoas bremàn, a drugare Doue, eneou mad ha devot o cundui ur vuez santel hac a exempl vad, leqeomp evez, hac e velimp e communiont alies. Mar guelomp er c'hontrol re all o çundui ur vuez direglet, n'o gueler qet nemeur o tostât ouz ar Sacramanchou.

Mar d'hoc'h bet boaset hoc'h-unan ur mare benac da Sacramanti alies, hac ho pe dilezet ar pratiq vad-ze, comparachit ar vuez a gunduac'h neuze gant an hini a gunduit bremâ. Pa reac'h ho tevotionou bep mis ha d'ar Gouelïou bras, pebes doujanç Doue n'ho poa-hu qet en amzer eürus-ze, pebes horreur ouz ar pec'het, pebes devotion, pebes ferveur? Mes allas! abaoue ma hoc'h eus quitêt ur pratiq qer mad, ar fer-

veur-ze a zo deut da yenât, ho calon a zo deut da zisec'ha, abalamour ma oc'h eus manqet da guemer ar bara a vuez pehini ho soutene; an tentation o veza ho cavet simpl, e deus ho trec'het; deut oc'h d'en em voasa diouc'h ar pec'het, e gommeti a rit hep remors, hac en em gollit. Considerit ho maleur, hac en em resolvit da guemer a nevez ar reglen vad ho poa guechal, pa velit dre hoc'h experianç propr, ez eo un dra qen avantajus ha qen necesser evit ho silvidiguez.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Na chommit-hu qet pêvar, pemp, c'houec'h mis, marteze ur bloas hep tostât ouz ar Sacramanchou? Petra zo caus a guementse?

Marteze e leverot ne doc'h qet dign da Sacramanti alies, ez oc'h re fragil, re vras pec'her, pe autramant n'en em santit qet a zevotion; mes ne ouzoc'h-u qet penaus e teu J.-C. da c'hervel an oll d'e vanqet divin, ar re glàn evit o farea, ar re dall evit o sclêrât, ar re sempl evit o c'hreât, ar re drist hac affliget evit o

c'honsoli, ar re just evit o renta parfetoc'h, hac ar bec'herien pere a zesir en em gonvertissa, evit o santifia.

*Peden.*

O va Zalver! anzao a ràn dirac an Eè hac an douar, ne doùn qet dign da veza contet etouez ho servicherien, ha nebeutoc'h c'hoas da zibri ous ho taul. En em vaga a dlefen gant va daëlou ar rest eus va buez, ha beza privet evit james eus ar Gommunion sacr. Mes pa fell deoc'h, ô va Jesus! ha pa gommandit dìn, peguer miserabl benac ez oùn, tostât ouz ho Taul santel, me en em bresanto gant humilite, hac a dostaï dre oboissanç evit plijout deoc'h.

Grit, dre ho craç, ma vezo va brassa desir ha va brassa contantamant en em unissa ganeoc'h en ho Sacramant adorabl; ha grit ma vezìn hivisiqen en ur fêçon qer Christen, ma vezìn e stat d'ho receo alies evit ho cloar ha silvidiguez va ene.

Petra a elles-te, ô va ene! da zesirout var an douar, ma ne zesires receo da Zalver pehini a ro did ar vuez, pehini

a zeu

a zeu d'az carga a c'hraçou, da sclêrât da speret, da rejouissa da galon, hac a deu d'az convia gant qement a vadelez dre gomzou qen douç ha qer consolant: *Deut oll davidòn-me, c'houi pere a zo poaniet hac afflijet, ha me ho soulajo.*

---

EVIT AN DREDE SUL GOUDE AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS oc'h anaout e vurmure ar Farisianet en e enep, dre ma receve ar bec'herien en e gompagnunez, a lavaras dezo : Ur Pastor pehini en deus cant penn dânvad, hac en deus dianqet unan anezo, ha ne guittafe-én qet ar re all oll evit mont da glasq an hini a vanq dezàn? ha goude ma en deus e gavet, el laca var e ziouscoas hac e ped e vignonet d'en em rejouissa gantàn, abalamour ma en deus cavet ar pez en devoa collet. Cetu aze penaus en em rejouisser en Eê, pa zeu ur pec'her hepqen da ober pinigen. *Sant Luc*, Chab. 15.

*Meditation var conversion ar pec'her.*

Considerit penaus Jesus-Christ, ar

Pastor mad ha carantezus, a zisquez en Aviel-mâ an desir ardant en deus eus a gonversion ar pec'her, figuret ha represantet dre an dânvad dianqet. Peguen douç ha peguer consolant eo ar virionez-mâ, ha peguer capabl ef-hi da ober d'ar brassa pec'herien distreï ou Doue dre ur güir gonversion !

Perac eta, pec'her paour, e tisfiit-hu eus a visericord un Doue pehini en deus un desir qen ardant eus ho silvidiguez? Perac e tec'hit-hu arauc un Doue pehini ho clasq evit ho saveteï? pehini a offr deoc'h e c'hraçou hac a asten deoc'h e zivrec'h evit ho receo? Rac petra hoc'h eus-hu aoun? Mar deo bras ho pec'hejou, e vadelez a zo c'hoas brassoc'h. En em daulit etre e zivrec'h, ha lavarit dezàn gant ur galon leun a c'hlac'har hac a fisianç : ô va Zalver, Pastor carantezus hon eneou, me eo an dânvad dianqet pehini a glasqit; n'am rebutit qet pa zistroàn davidoc'h, ha va recevit etouez ho tênved fidel. N'em boa qet hoc'h anavezet bete vrêmâ, ô va Doue! douja a rên ho justiç, mes n'em boa biscoas comprenet peguer bras eo ho misericord.

2 *P*. Considerit penaus ar Pastor mad, goude beza clasqet gant calz a fatic ha cavet erfin e zânvad dianqet, elec'h ober dezàn qerzet arauzàn nac esqêi, el laca var e ziouscoas, gant ar joa en deus ountàn hac ec'h invit e vignonet d'en em rejouissa gantàn. Evelse eo, pec'her paour, e vezi diguemeret gant da Bastor, ha da gonversion a roï ur joa vras d'ar Zent, d'an Æles, ha da Zoue memes, pa hon assur penaus e vezo ur rejouissanç vrassoc'h en Eê evit ur pec'her hepqen pehini en em gonvertis, eguet na vezo evit naontec ha pêvar-uguent den just pere n'o deus qet ezom a binigen.

Ha possubl eo, ô va Zalver, ec'h ell ur pec'her eveldòn-me contribui en un dra benac da satisfaction un Doue? Va oblija a rit da gredi ur virionez qer consolant. Qementse, ô va Doue! eo a douch va ene; ar gontantamant pehini ho pezo d'am güelet convertisset eo a ravis va c'halon hac am zenn davidoc'h; re eo refus deoc'h ur satisfaction pehini e deus coustet qement deoc'h, hac a zo qen avantajus dìn. Recevit eta, ô va

Doue! ar joa da velet ur pec'her convertisset, pehini n'en deus qen desir nemet d'hoc'h heullia hiviziqen, ha da bellât diouz qement a allo displijout d'ho Majeste divin.

*Considerit bremâ petra eo a zo bet caus deoc'h da bellât diouz un Doue qer mad ha qer carantezus. Pe seurt pec'het, pe seurt viç, pe seurt goal accustumanç eo a vir c'hoas marteze ouzoc'h na zistroït ouz Doue a bârfetet ha gant fizianç?*

*Qemerit ur resolution ferm ha generus da renonç da guementse, hac e santot ho fizianç o cresqi. Pebes joa na root-hu qet d'an Eê oll, ha pebes joa n'o pezo-hu qet hoc'h-unan! Pebes peoc'h en hoc'h ene, pebes contantamant en ho calon!*

*O va Doue! va c'hlasqet oc'h eus pe bellaen diouzoc'h; n'am rebutit qet pa zistroàn davidoc'h.*

---

## EVIT AR BÊVARE SUL GOUDE AR PANTECOST.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o veza var bord laguen Genesareth, pa en em velas presset gant ar foul a bobl pehini a dostèe ountàn

evit clêvet comzou Doue, a antreas e bag Sant Pêr, hac o veza azeet enni, ec'h instrue ac'hano ar bobl. Goude e instruction, e lavaras da Bêr : Taulit ho roüejou evit pesqeta. Pêr a respontas : Va Mestr, labouret ha poaniet hon eus epad an nôs, ha n'hon eus qemeret netra; gouscoude, pa en ordrenit dìn, me a daulo va roüed evit oboissa deoc'h. O veza e c'hrêt, e qemeras un niver qer bras a besqet, ma torre ar roüed. Ober a reas sin da re all a voa en ur vag all da zont d'e sicour; dont a rejont, hac an diou vag a voe carguet a besqet. *S. Lucas*, Ch. 5.

## *Meditation var an Oboissanç.*

1 *P.* Ret eo d'an òll oboissa.

2 *P.* E pe fêçon e tleer oboissa.

Considerit penaus ne zeus den n'en deus ur superiol benac, da nebeuta en un dra benac, hac evelse ne zeus den na dle oboissa. Ar Roue hac ar Brincet pere ne zepantont nemet eus a Zoue er gouarnamant temporel eus o stadou, a zo sujet da lezennou Doue ha da re an Ilis; qnaout a reont ur superiol benac

evit direction o c'houstianç, ha gant aoun ne raent netra a enep ar justiç pe a enep avantach ar bobl, en em c'houarnont dre avis o c'honsaill.

Ne zeus dignite ebet na puissanç ne anavez ur buissanç all superiol, da behini rac se e tle en em soumeti hac oboissa. Un inferiolach, ur sujidiguez co etablisset gant ar Brovidanç divin er gouarnamant eus ar bed-mâ, pehini, anez qementse, ne alfe qet padout nac en em gonservi. Ma na ve qet a urz er bed, ma ne ve qet a sujidiguez hac a oboissanç, ne ve güelet nemet disurz ha pep seurt fallagriez.

Beza hon eus oll superiolet spirituel, evel hor Pastor hac hor c'hôvessour, da bere e tleomp oboissa, rac carguet int eus hon eneou; derc'hel a reont en hor c'hever plaç an Autrou-Doue: eus anezo eo en deus lavaret Jesus-Christ: *Piou benac ho selaou, am selaou-me; ha piou benac ho tispris, am dispris-me.* An dânvad pehini ne heuill qet e bastor, pe a bella dioutàn, a zo en danger da veza taguet gant ar bleizi.

Beza hon eus superiolet temporel,

evel ar Roue hac ar re a gommand eus e berz, da bere e rencomp suja; rac ne zeus qet a autorite legitim, eme an Abostol S. Paul, a guement na zeu eus a Zoue, hac an nep a resist ouz ar Puissançou etablisset gant Doue, a resist ouz Doue memes.

Beza ez eus erfin superiolet domistiq ouz pere e tleer senti. Pebes disurz na ve qet en un ty e pehini ne oboisse qet ur vreg d'e fried, ar vugale d'o zad ha d'o mam, ar servicherien d'o mestr!

2 *P.* Considerit penaus evit oboissa gant merit, eo ret oboissa pront, hep dale, hep clasq digare, oboissa a galon vad, joaüssamant, hep murmur, hep rêsoni, oboissa, nonpas dre gontraign, mes dre vertus.

Oboissit dre garantez evit an hini pehini evit ho prena hac ho savetei, a zo en em rentet oboissant betec ar maro, hac ar maro eus ar Groas, ha pehini, evel a lavar S. Bernard, a voe goell gantàn coll ar vuez eguet coll an oboissanç.

Oboissit evit Doue, oboissit abalamour ma en ordren Doue deoc'h; en ur guer, oboissit d'ho superioret evel

da Zoue memes, o consideri Doue en o fersonach.

Considerit oboissanç parfet S. Pêr, ha deut d'e imita ; tremenet en devoa an nôs o pesqeta, hep beza qemeret netra; gouscoude qerqent ha ma lavaras dezàn e Vestr divin distrei d'ar besqerez, ez eas rac con : n'em em arrêtas qet da represanti d'e Vestr e voa sqüiz, na d'e bedi ma pliche gantàn deport an nôs varlerc'h, na da lavarat ne voa qet an deiz qer favorabl eguet an nôs evit ar besqerez; mes, hep replica netra, ec'h oboissas pront ha joaüs.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Oboissa a ràn-me d'am superioret a Ilis? Observi a ràn-me fidelamant o reglamanchou, o statudou, o avisou mad?

Oboissa a ràn-me d'am superioret temporel, d'ar Roue ha d'ar re a zalc'h e blaç ; miret a ràn-me o lezennou ? En em soumeti a ràn-me d'o ordrenançou?

Oboissa a ràn-me da guement hini en deus carg hac autorite varnòn ?

Oboissa a ràn-me pront hac a galon vad ?

Oboisssa a ràn-me d'am superiolet evel da Zoue memes?

*PEDEN.*

Roït dìn, va Doue, ur speret humbl hac oboissant, ha va c'hreaït er resolution a guemeràn d'ho consideri bepret e personach va superiolet, ha da oboissa dezo evel deoc'h hoc'h-unan.

---

## EVIT AR BEMPET SUL GOUDE AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS a lavaras d'e Zisqibien ha d'ar bobl: Ma ne deo gouell ha parfetoc'h hoc'h œuvrou eguet re ar Farisianet; ma n'hoc'h eus qet muy a vertus egueto, ne antreot qet e Rouantelez an Eê. *Sant Vaze*, Chabistr 5.

*Meditation var an intantion vad a dleomp da gaout en hon actionou.*

Considerit penaus ar pris hac ar merit eus hon actionou a zepand eus an intantion gant pehini o greomp. Mar deo mad hon intantion, hon action a zo ive mad, nemet gouscoude na ve qet un dra difennet: mar deo fall hon

intantion, hon action a zo ive fall. An distera action grêt gant un intantion santel hac e stat vad, a zo agreabl da Zoue ha dign eus ur recompanç eternel; er c'hontrol, ar c'haera actionou grêt gant un intantion fall, a zo rebutet ha reprouvet gant Doue.

Ar Farisianet a rê calz a œuvrou mad hervez an apparanç : ober a rent orêsonou hir, yun a rent ha rêi an alusen; gouscoude e voent blamet ha rejetet gant hor Zalver, abalamour ne voa qet evit Doue e rent qementse, mes evit beza meulet gant ar bed, ha tremen evit tud devot ha charitabl.

Pe seurt intantion hoc'h eus-hu bet bete vrêmâ en hoc'h actionou? Ha noc'h eus-hu qet grêt darn anezo gant un intantion fall evel ar Farisianet, evit beza güelet hac estimet gant an dud?

Pe seurt intantion oc'h eus-hu bet bete vrêmâ en hoc'h actionou?

N'oc'h eus-hu qen intantion en ho labour nemet da c'honit peadra da veva pe da gresqi ho madou? Cetu aze eta an oll recompanç ho pezo, na esperit qet a recompanç all en Eê; en heur ho

maro en em guefot ho taouarn gollo, hac e lavarot : Calz a boan a meus qemeret, ha n'am eus gonezet netra; labouret am eus calz evit an douar hac evit va c'horf, ha n'am eus grêt netra evit an Eê, netra evit va ene, netra evit Doue.

Tennomp muioc'h a brofit eus hon labour hac eus hon oll actionou, dre ar sourci a guemerimp d'o raporti oll da c'hloar Doue. N'en em gontantomp qet da offri da Zoue hon actionou e general, en ur lavarat diouz ar mintin ar c'homzou-mâ eus an adoration :

*Qement a rìn, a lavarìn,*
*A songìn hac a andurìn,*
*Offri a ràn da c'hloar*, etc.

mes offromp-ii c'hoas e particulier, pa o c'hommançomp.

Labourat a reot ive hep nec'h ha gant contantamant, mar savit a amzer-da-amzer e creiz ho labour ho calon varzu Doue, hac ho taoulagad etrezec an Eê, en ur lavarat interioramant : *Evit an Eê eo, evit Doue eo e labouràn ; ma ne brosper qet va labour, va foan ne vezo qet collet.*

Pe seurt labour benac a reot, pe en ty pe er parc, pe memes endro d'al loëned, grit-e en intantion da ober e qementse bolonte Doue, pehini a fell dezàn e labourfemp hac e poanfiemp pepini en e stat hac en e gondition. An traou-ze a zo dister enno o-unan, mes an intantion santel gant pehini o greot, ho rento bras ha precius dirac Doue, pehini a gonsider muy an intantion hac ar galon gant pehini ec'h agissomp, eguet an action, peguer bras benac e ve.

Muyoc'h a estim a ra eus a un dra dister grêt gant calz a garantez evitàn, eguet na ra eus a draou bras grêt gant nebeutoc'h a garantez.

O va Doue, pebes qeuz am eus-me da veza neglijet ur voyen qen æz ha qer facil da santifia va actionou, d'o renta agreabl d'ho Majeste, ha da zestum un tenzor a veritou evit an eternite !

N'oc'h eus va c'hrouet, va Doue, nemet evit ho servicha ; just eo ne labourfen nemet evidoc'h ; just eo n'am be qen intantion em oll actionou nemet da blijout deoc'h ha da accomplissa ho polonte. Cetu aze ar resolution a guemeràn

meràn, ha da behini e vezin fidel hivisiqen gant ar sicour eus ho craç.

---

EVIT AR C'HUEC'HVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o velet ur bobl bras pehini en heulie en desert evit clêvet e bredicationou, a lavaras d'e Zisqibien : truez am eus ouz ar bobl paour-mâ ; tri deiz so e teuont d'am heul, ha n'o deus netra da zebri ; mar o c'hassàn d'ar guêr hep beza debret un tam benac, o c'halon a vanco dezo en hent, rac darn anezo a zo deut a bell. E Zisqibien a respontas : Penaus ec'h ouffet caout en desert-mâ aoüalc'h a vara evit qement a dud ? Goulen a eure outo : Pet bara hoc'h eus-hu ? Seiz, emezo. Neuze ec'h ordrenas d'ar bobl azea var an douar, hac o veza qemeret ar seiz bara hac un nebeut a besqet bian pere a voe cavet ive, e roas e venediction varnezo, hac o distribuas dre e Zisqibien d'an oll dud-se, a bere e voa var-dro pêvar mil. Debri a rejont, contantet ha rassasiet e voent

oll, ha destumet e voe seiz panerad bara eus ar restou. *S. Marc*, Chab. 8.

*Meditation var an Alusen.*

1 *P*. An obligation hon eus da ober an alusen.

2 *P*. Ar mad a brocur deomp an alusen.

Adoromp hor Zalver, pehini ne deo qet en em gontantet da zisclêria dre e gomzou e meur a rancontr an obligation hon eus da soulaji ar re baour ha d'o zicour en o necessiteou, mes pehini a ro deomp c'hoas an exempl a guementse en Aviel-mâ.

Considerit eta penaus an alusen ne deo qet hepqen ur c'husul eus an Aviel, mes ur gourc'hemen qer rigorius, ma vezo aoüalc'h beza manqet d'e accomplissa evit beza reprouvet : hac evit ma er c'hredot parfet, selaouit ar rebech terrubl a raï ar Barner souveren d'ar bec'herien, hac ar setanç diveza a brononço en o enep : *En em retirit diouzin, tud milliguet ; it d'an tân eternel.* Ha perac, Salver ? *Abalamour ma em eus bet naoun, ha n'oc'h eus qet roet din da*

*zebri ; clàn oun bet, ha n'oc'h eus qet va bisitet ; beza ez oan e noaz, ha n'oc'h eus qet roet dìn a zillad.*

Mar hoc'h eus recevet digant Doue madou gant abondanç, n'en deus qet o roet deoc'h evit o frodiga e vaniteou hac e dispignou inutil, nac evit ober tenzoriou, mes evit o ranna gant ar beaurien, hervez an urz eus ar garantez pehini en deus etablisset. Ne dleit derc'hel evidoc'h nemet rêsonablamant hervez Doue, ar pez a zo ret hervez ho stat hac ho condition; an nemorant a zo tra ar paour.

Mar doc'h paour hoc'h-unan, sicourit ar re-all er fêçon ma ellot : ît d'o bisita pa vezint clàn ; ît d'o c'honsoli, rentit dezo ar servich a zepand ac'hanoc'h, lavarit dezo ur gomz vad benac ; ho paourentez n'ho tispanç qet eus al lezen a garantez.

Bezit charitabl ( eme ar Patriarch Tobi d'e vab) : mar oc'h eus calz a vadou, roït calz ; mar oc'h eus nebeut, roït a galon vad lôd eus an nebeut oc'h eus.

2 *P.* Considerit ar mad a brocur an alusen. Da guenta, contribui a ra calz d'hon purifia eus hor pec'hejou, en ur

obteni deomp ar c'hraç eus hor c'honversion : peguement a Zent a dle ar c'hraç-se d'o alusennou ha da bedennou ar beaurien !

D'an eil, Jesus-Christ a zalc'h evel grêt dezàn e-unan, an alusen a roomp dre garantez evitàn d'ar paour; hac hon assur penaus ur banne dour hepqen roet abalamour dezàn, ne chomo qet hep recompanç.

D'an drede, an alusen a vezo en heur ar maro ur sujet bras a fiziaņç er visericord eus a Zoue, evit ar re o devezo he grêt. *Eürus*, eme hor Zalver, *eürus ar re misericordius, abalamour ma obtenint o-unan misericord !*

Ouspen ze, an alusen a denn mil benediction var an dud charitabl, var o zieguez, var o afferiou, var o loened, var o douar. Guelet a reont o madou o cresqi etre o daouarn : pep tra a brosper ganto.

Ar bara a roas Jesus-Christ d'ar bobl paour, pehini en devoa e heuliet en desert, a gresqe hac en em vultiplie e dorn an Ebestel, dre ma en roent dezo.

An alusen pehini a laqer e dorn ar paour, a zo un had pehini a dauler en

douar, ha pehini a rapportcant evit unan.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Soulagi a ràn-me ar beaurien ? Ha truez am eus-me outo ?

Rêï a ràn un alusen benac, mes ha rêï a ràn-me hervez va gallout, rêï a ràn-me qement ha ma tlefen da rêï hervez Doue ?

Ne implijàn-me qet e traou inutil, e braventeou, er c'hoari, en davarn, ar pez a zoulache meur a baour ?

Pa roàn an alusen, ha rêï a ràn-me a galon vad, o consideri Jesus-Christ e personach ar paour ?

*Reglit hoc'h alusennou hervez ho madou. Guelit petra a dleit da reï bep bloaz, bep sizun, bep deiz, d'an hini digant pehini ec'h esperit pep tra, ha da behini e tleit hac ho madou hac ho puez.*

O va Zalver ha va Doue ! diganeoc'h eo em eus recevet qement mad am eus, ha va oll madou a zo muy deoc'h eguet din-me. Ordren a rit din partagi gant ar re baour lôd eus ar pez am eus bet diganeoc'h, ha va assuri a rit e talc'hot evel roet deoc'h hoc'h-unan ar pez am

bezo roet dezo : disclêriet hoc'h eus penaus rêî d'ar paour, eo rêî deoc'h-hu, ha penaus refus ar paour, eo ho refus-hu memes. Me ho considero eta bepret er beaurien, ô va Zalver! evit ma vezìn carantezussoc'h a ze en o c'hever, ha ma ellin esperout o clêvet-hu o prononç em faveur an arrêt diveza a brononçot e faveur ar re predestinet : *Deut, tud biniguet gant va Zad, deut da bossedi ar Rouantelez a zo preparet deoc'h; rac beza em eus bet naoun, ha c'houi hoc'h eus roet dìn da zebri; beza ez oan e noaz, ha c'houi oc'h eus va guisqet; beza ez oan clàn, ha c'houi oc'h eus va bisitet; beza ez oan estranjour, ha c'houi oc'h eus va lojet.*

---

## Evit ar seizvet Sul goude ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus a lavaras d'e Zisqibien : ur vezen vad a zoug frouez mad, hac ur vezen fall ne zoug nemet frouez fall. Ar vezen pehini ne zoug qet a frouez mad, a vezo troc'het ha taulet en tan. Ar re a zeu d'am guervel, *Autrou-Doue, Au-*

*trou-Doue*, ne antreint qet oll e Rouantelez an Eê : ne antreo ennàn nemet ar re a raï bolontez va Zad pehini a zo en Eê. *Sant Vaze*, Ch. 7.

## *Meditation var an Œuvrou mad.*

1 *P.* An necessite eus an œuvrou mad.
2 *P.* E petra e consist an œuvrou mad.

Considerit penaus ur C'hristen hep œuvrou mad a zo ur vezen hep frouez. Ret eo da ur vezen douguen frouez, ha frouez mad, pe autramant e zroc'her hac e zauler en tan.

Ne d'eo qet aoüalc'h evit beza salvet ne raec'h qet a zrouc, ret eo c'hoas ober ar mad. Ne vezer qet daonet hepqen evit beza grêt œuvrou fall, mes c'hoas evit beza manqet da ober œuvrou mad. Ar vezen pehini ne zoug qet a frouez mad, a vezo taulet en tan.

Ne maoump er bed-mâ nemet evit ober œuvrou mad, pa ne maoump ennàn nemet evit servicha Doue hac evit ober hor silvidiguez. N'hor bezo a vadou, a veritou hac a recompanç en Eê, nemet ar pez hor bezo acquisitet dre hon œuvrou mad.

An oll madou a zestumit var an douar a zo muyoc'h evit ar re-all eguet evidoc'h ; o c'huitât a reot en heur ar maro, hac ar pez a gassot ganeoc'h eus anezo, a vezo ul lincel simpl hac ur planqen benac ; ha pa apparissot dirac Doue, hoc'h œuvrou hepqen, mad pe fall, hoc'h heulio. Cetu aze ar pez ho rento eürus pe maleürus evit un eternite.

2 *P*. Considerit penaus an œuvrou mad a gonsist ispicial er fidelite da ober ar pez a c'houlen Doue diganeomp, herves hor stat hac hor c'hondition. Bras ha bian, paour ha pinvidic, oll ec'h ellomp ober œuvrou mad bemdez hac e pep moment, pa ellomp, eus an oll actionou eus hor buez, hac eus ar re disterra memes, ober œuvrou mad, ha cresqi hor c'hurunen en Eê, mar o greomp e stat a c'hraç, gant un intantion santel, dre garantez evit Doue.

Doue ne c'houlen diganeomp nemet ar pez a ellomp. Ho labour hac ho fatig ne bermetont qet deoc'h ober mortificationou ha pinigennou bras ; he bien, grit an alúsen ; n'oc'h eus qet ar voyen d'e ober, pedit ; ne allit qet memes la-

varet calz a bedennou, savit a amzer da amzer epad an deiz ho calon varzu Doue; paour oc'h ha clàn, souffrit a galon vad ho paourentez, hac unissit ho poaniou gant re J.-C.; evellen e ma bepret en hor gallout ober œuvrou-mad.

*Grit reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Pe seurt œuvrou mad oc'h eus-hu grêt bete vrêmâ? Evit piou oc'h eus-hu labouret? E pe fêçon ha gant pez ferveur oc'h-hu en em acquitet eus ho tever e qever Doue hac e qever ho nessa? Petra oc'h eus-hu grêt evit Doue? Ma ve ret deoc'h hirio apparissa dirazàn, ha n'ho pe-hu netra da rebech deoc'h? Ha c'houi en em gafe contant, pe evit lavaret guell, Doue hac én a ve contant ac'hanoc'h?

Ober a rit certen œuvrou mad, mes hac ober a rit-hu qement ha ma tleit, hervez ho callout? Rêi a rit an alusen, mes ha rêi a rit-hu hervez ho moyen hac ho madou?

Sourci oc'h eus da bedi Doue bep mintin ha bep nôs, mes e bedi a rit-hu gant ar respet hac an attantion reqis?

Beza oc'h eus ur certen nombr a ze-

votionou da bere oc'h fidel bemdez; mes ha sourci a guemerit-hu eus tud hoty, d'o c'helen, d'o instrui, da veilla varnezo, da rêĩ dezo exempl vad?

Ne garrac'h qet ober gaou ouz den; mes ha sicour a rit-hu hó nessa evel ma carrac'h beza sicouret hoc'h-unan, ma vec'h en e blaç?

Em heur diveza e carfen beza grêt cals a œuvrou mad. Neuze e carfen beza bet nebeutoc'h a zourci d'en em avanç er bed, ha labouret muyoc'h evit an Eê; mes allas! n'am bezo neuze nac an amzer nac ar gallout. Perac eta n'er grân-me qet brêmâ, pa ellân? Ha re a ellân-me da ober, nac aoüalc'h evit acquisita ur Rouantelez eternel, ur vuez, un eürusdet, ur gloar immortel?

O va Doue! distaguit va c'halon diouz an traou crouet. Grit dìn disprijout an douar, desirout ar madou celestiel, ha labourat da veritout an Eê dre va œuvrou mad.



## Evit an eizvet Sul goude ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Jesus a lavaras d'e Zisqibien : Un den pinvidic en devoa ur recevour pehini a voe accuset dirazàn da veza goall distribuet e vadou. Ar recevour maleürusse o velet penaus ne alje qet beva goude ma vije lamet digantàn e garg, en em resolvas d'en em ober mignonet gant pere e vije recevet mad. Guervel a eure ar re a voa dleourien d'e Vestr, hac e c'houlennas diouto peguement a dleent d'o Autrou : cant baril eol a dleàn, eme unan : Cetu aze, eme ar recevour, an oblich oc'h eus grêt d'an Autrou; qemerit-àn, ha grit un oblich a hanter-cant baril hepqen. Goude-ze e c'houlennas ouz un all : ha c'houi, petra a dleit-hu? Cant muzur guinis, emezàn : Qemerit ho pillet, eme ar recevour, ha grit ur billet a bêvar-uguent. An Autrou o veza clêvet qementse, ne allas qet en em viret da veuli ar finessa hac an habilete eus e recevour. Evelse, eme hor Zalver,

bugale ar bed a so habiloc'h ha sourciussoc'h en o afferiou, eguet n'e d'int bugale ar sclêrigen. *S. Lucas*, Ch. 16.

*Meditation. — Sourciussoc'h omp hac aeqetussoc'h en hon afferiou temporel, eguet ne domp en affer hor silvidiguez.*

Considerit petra a ra an darn-vuya eus an dud evit dont a benn eus o afferiou, evit destum madou, evit obe o fortun, evit gounit ur proces, evi procuri o frofit pe o flijadur; ne son jont nemet e qementse, ne barlanton nemet a guementse; clasq a reont a voyenou ar re sura, hac o implija reont gant ardeur, hep en em rebut evit an difficulteou a guevont, ha qementse evit ur mad a netra, evit ur vogueden a enor, evit ur blijadur eus ur moment.

O peguement a vanq n'hon eus-ni ar memes ardeur evit ar madou eternel! Peguement a faut n'hon eus-ni ar memes sourci eus a affer hor zilvidiguez! Peguen nebeut a reomp-ni evit en em savetei, e comparêson d'ar pez a ra tud ar bed evit en em goll!

Mes

Mes hep sellet ouz ar re-all, sonjit petra oc'h eus-hu grêt hoc'h-unan bete vrêmâ evit ho silvidiguez.

Ha sonjet oc'h eus-hu memes biscoas a barfetet en affer eus ho silvidiguez hac er voyen d'e ober? Gouscoude an importanta hac au necessera eo eus hoc'h oll afferiou; hoc'h affer unic eo pehini a c'houlen hoc'h oll attantion, hoc'h oll amzer, hoc'h oll buez. Ac'hano e tepand hoc'h eürusdet pe ho maleur eternel. Ne doc'h laqêt gant Doue er bed, nemet evit e zervicha hac en em savetei. Petra zerviche deoc'h beza gouneet ar bed-oll, mar collit hoc'h ene?

Ha beza oc'h eus-hu ur güir volontez d'en em savetei, ur volontez ferm, constant ha courajus, pehini a ra trec'hi an oll difficulteou ha resista ouz adversourien ar silvidiguez, ar bed, ar c'hiq hac an drouc-speret?

Buez ur C'hristen a zo ur brezel continuel; ret eo eta combati bepret. Rouantelez an Eê a zo ur recompanç; ret eo e gounit : ur gurunen eo; ret eo he meritout.

Na sonjit qet, pec'her ha pec'heres,

ho pezo evit netra ar pez en deus coustet qement a boan hac a zaëlou da un infinit a Zent, goude ur vuez divlam hac innoçant.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha consideri a ràn-me va silvidiguez evel va affer principala ha necessera?

Sònjal a ràn-me alies en eternite? Sonjal a ràn-me bemdez em eus ur Barados da c'honit, hac un ifern da evita?

Allas! ma ne ràn va silvidiguez, n'em eus grêt netra er bed-mâ; implijet em eus hep profit ebet va amzer, va yec'het, va buez: collet em eus va ene, collet em eus pep tra.

O va Zalver! c'houi pehini oc'h eus un desir qen ardant eus hor silvidiguez, c'houi pehini oc'h eus souffret betec ar maro evit hor saveteï, na bermetit qet e rentfen inutil evidòn ho souffrançou dre va neglijanç da brofita eus a c'hraç ar Redemption pehini oc'h eus meritet deomp.

Grit ma considerin bepret va silvidiguez evel an importanta eus va oll afferiou.

Va c'hreaït er resolution a guemeràn da resista ouz adversourien va silvidiguez, da renonç d'an drouc-speret ha d'e dentationou milliguet, d'ar c'hicq ha d'e inclinationou disordren, d'ar bed ha d'e blijadurezou maleürus.

---

EVIT AN NAOVET SUL GOUDE AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

HOR Zalver o sellet ouz ar guær a Jerusalem, ha touchet o consideri ar maleuriou a bere e voa-hi gourdrouset, a scuillas daelou. Neuze e tisclêryas an distruch hac an oll drouc a dleye erruout gant ar guær ingrat-se, pehini e devoa refuset da anaout he Redemptor. Goudeze, o veza antreet en Templ, e chasseas ar re a gavas o trafica ennàn, en ur lavarat dezo : scrivet eo : Va zy a zo un ty a orêson. Hac ober a rê bemdez instructionou ebars en Templ. *S. Luc.* C. 19.

*Meditation var ar respet a dleer da gaout en Ilis.*

Respeti a dleomp an Ilis, abalamour ma eo Ty an Autrou-Doue hac un ty a

orêson, hac abalamour d'ar graçou hon eus recevet enni.

Consider, va ene, penaus an Ilis a zo ty an Autrou-Doue, ur plaç santel dediet ha consacret da Zoue, destinet evit celebri an ofiç divin, evit cana meuleudiou an Autrou-Doue, evit offri ar Sacrifiç adorabl eus an Oferen.

An Ilis a zo un ty a orêson destinet evit presanti da Zoue hor pedennou, evit exposi dezàn hon ezomou, evit goulen e sicour hac e asistanç. Eno, ispicial, eo en em blich an Autrou-Doue ouz hor selaou hac o tistribui deomp e c'hraçou.

Gant pebes respet na dleàn-me qet en em zerc'hel en ur plaç qer santel! Na dleàn-me qet beza occupet hepqen da adori, da veuli, da c'hlorifia Doue, d'e drugarecât eus e oll madelezou, ha da c'houlen evit an amzer da zont an oll graçou necesser evit va silvidiguez?

Consider, va ene, ouspen-ze, peguement a c'hraçou, peguement a Sacramanchou ac'h eus recevet en Ilis, peguement a instruction ac'h eus clêvet, ha peguement a c'hraçou particulier en

deus accordet Doue did : ne dlees-te qet carout, enori, respeti ul lec'h e pehini an Autrou-Doue en em zisquez bemdez qer favorabl en da andret!

*Reflexion varnomp hon-unan.*

E pe fêçon en em gomportàn-me en Ilisou? Ne antreàn-me qet en Ilis gant nebeutoc'h a respet eguet na antrefen e ty un den a enor?

Na ven-me qet indevot, dibarfet, immodest?

N'en em arrêtàn-me qet da sellet en dro din pe da gauseal?

Ne scandalizàn-me qet an asistantet dre va immodesti pe dre va irreverançou?

*Goulennit pardon digant-Doue eus an nebeut a respet oc'h eus bet evit e Vajeste adorabl.*

*Qemerit ar resolution da repari dre ho modesti ha dre ho fervor ho fautou tremenet hac ar goal exempl ho pe roet.*

*Na gomzit james en Ilis hep necessite, ha c'hoas comzit izel, goustad hac e bêr gomzou. En em zalc'hit bepret en ur postur humbl hac edifiant, ho taoulagad izel pe troet ouz an Auter.*

*Pa antreit en Ilis, lezit ermes pep sonch ha pep sourci eus hoc'h afferiou, evit sonjal en Doue hepqen hac e silvidiguez hoc'h ene. Ha pa reot ho pedennou var beziou ho tud côs, sonjit e teuot ive d'y hep dale da occupi ar plaç a zo destinet deoc'h. Pa zougor ho corf da vreïna ebars ar bez, petra a garrac'h-hu beza grêt evit silvidiguez hoc'h ene? Pe seurt estim a reot-hu neuze eus a guement a zo er bed? Selaouit an avisou a ro deoc'h ho tud côs, a bere ar c'horfou a zo er beziou-se? Ma elfent parlant, pebes cusul a rofent-ii deoc'h! En em antretenit er sonjesonou mad ha saluter-se : contribui a ellont calz d'ho renta modest ha devot, ha capabl int d'ho convertissa, peguer bras pec'her benac ec'h ouffac'h beza.*

Va Zalver ha va Doue, gourdrouset ha chasseet oc'h eus eus an Templ ar re en em gomporte ennàn en ur fêçon direspet, ha trêtet oc'h eus gant douçder ar re a oa couezet e fautou all. Disquez a rit dre guementse peguement e tisplich deoc'h an irreverançou a gommeter en Ilis, ha disqi a rit deomp peguer bras eo hor faut, ha pebes maleur

eo evidomp cresqi an nombr eus hor pec'hejou, er memes plaç ma tlefemp goulen hac obteni ar pardon anezo.

Pardonit dìn, va Doue, ar fautou eus va yaouanctis ha va ignoranç.

---

EVIT AN DECVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

DAOU zen, eme hor Zalver, a antreas en Templ evit ober o feden : unan a voa Farisien hac eguile Publiqen. Ar Farisien oc'h en em zerc'hel en e sao a drugareqê Doue dre ne voa qet hênvel ouz ar rest eus an dud pere a voa sujet da galz a viçou : goude se e conte da Zoue e oll actionou mad. Ar Publiqen er c'hontrol a chommas e goelet an Templ, ha ne grede qet sevel e zaoulagad varzu an Eê ; sqeï a rê var poul e galon, en ur lavarat : Va Doue, ho pet truez ouzìn, me pehini ne doun nemet ur pec'her. E lavarat a ràn deoc'h, eme hor Zalver, hemàn a sortias eus an Templ justifiet, ha nonpas eguile ; rac piou benac en em huella, a vezo humi-

liet, ha piou benac en em humili, a vezo huellêt. *S. Lucas*, Chab. 18.

*Meditation var ar gonditionou reqis evit ober ur Beden vad.*

Considerit penaus ar Beden, evit beza agreabl da Zoue ha profitapl d'an ene, a dle bezã grêt gant attantion, gant fervor, gant humilite, gant fiziang en Doue ha perseveranç.

Da guenta, ret eo pedi gant attantion, da lavaret eo, ret eo lacât hor sonch en hor pedennou hac e Doue. Ma n'en em selaouit qet hoc'h-unan, hac esperout a ellit-hu beza selaouet gant Doue? Ma sonchemp a barfetet er vajeste a Zoue ouz pehini e parlantomp, gant pebes attantion e teufemp-ni d'e bedi, ha petra ve capabl d'hon distrêi?

D'an eil, ret eo pedi gant fervor, da lavaret eo, a greis ho calon. Ho pezit un desir ardant da receo ar c'hraç a c'houlennit, hac e pedot gant fervor. Gant pebes ardeur e c'houlen ur paour an alusen digant un den pinvidic! Goulennit evelse digant Doue e c'hraçou.

D'an drede, ret eo pedi gant humilite;

ret eo, evel ar Publiqen, anaout hon ezomou hac hor paourentez, anaout ne doump capabl a netra, ne veritomp netra; exposi hor miseriou da Zoue hac e suplia da ober ur sell a druez ouzomp.

D'ar bêvare, evit pedi gant fiziançc, sonjit ez eo da Zoue oc'h eus recours, d'ho Tad celestiel, pehini ho car, pehini a zo leun a vadelez, leun a visericord, hac atao prest d'ho sicour.

Ret eo c'hoas perseveri da bedi. Ma ne accord qet Doue souden deoc'h ar c'hraç a c'houlennit, na gollit qet courach, mes perseverit en orêson, hac esperit ferm e royo deoc'h ar pez a zesirit pe un dra benac all hac a vezo guelloc'h, evel ma reas da S. Paul, pehini o veza e bedet meur a vech d'en delivra eus an tentation gant pehini ez oa tourmantet, a recevas, elec'h an delivranç-se, ur c'hraç avantajussoc'h evintâ, pehini en rentas victorius eus an tentation, hac a reas dezàn gonit qellies a victor evel a gombat en devoe da souten.

Doue a zale avichou da rêi deomp ar c'hraç a zesiromp, evit rêi deomp occasion da bratica meur a vertus, evit hon

renta humploc'h, evit ober deomp sàntout guell hor paourentez hac an ezom hon eus eus e sicour, evit hon oblija da gaout aliessoc'h recours dezàn hac e bedi gant muy a fervor, hac erfin evit recompansi hor perseveranç.

Ma ne accord qet Doue deoc'h ho coulen, pa c'houlennit traou temporel, evel ar yec'hed, un issu mad en hoc'h afferiou, etc., credit ez eo un effet eus e vadelez, abalamour ma vel e noassent d'ho silvidiguez, dre ar goal usach a raec'h eus anezo. Mes na sonjit qet evit se e ve ho peden inutil deoc'h, rac bezà oc'h eus atao ar frouez hac ar merit eus ar beden.

Considerit erfin penaus pa oc'h eus recours da Zoue dre ar beden, ez eo sicour a c'houlennit digantàn; ar pez a suppos e labourot ive hoc'h-unan. Grit eta ar pez a zo en ho callout, ha Doue a raï an nemorant.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Peguen alies n'am eus-me qet pedet nonpas hepqen hep fervor, mes hep attantion hac hep respet! Ne veritàn-

me qet ar memes rebech a rejoc'h, va Doue, d'ar Judevien : *Ar bobl-mâ a deû d'am pedi a c'henou, mes e galon a zo pell diouzin.*

Elec'h perseveri da bedi gant humilite ha gant fizianç, n'am eus-me qet, goude beza goulennet ur vech pe ziou un dra digant Doue, abandonet ar beden? Ne veritàn-me qet eta em lesfe em mizer hac em paourentez?

Goulen a ràn digant Doue e c'hraç, e bedi a ràn d'am sicour; mes hac en em sicour a ràn-me ive va-unan? Hac ober a ràn-me eus va c'hostez ar pez a ellàn hac a dleàn da ober?

Güelit e pehini eus ar poentchoumâ ez oc'h faziet.

Goulennit pardon eus ar fautou oc'h eus commetet.

## PEDEN.

Plijet ganeoc'h va instrui hoc'h-unan, ô va Mestr divin! Va disqit da bedi : inspirit dìn ar respet, an humilite, ar fizianç pere a c'houlennit, ha pere ne allàn qet da gaout hep ho sicour.

EVIT AN UNNECVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

PRESANTI a rezor da Zalver ar bed un den bouzar hà mud, evit ma plich gantàn e renta pare. Jesus o veza e den net eus ar foul a voa en dro dezàn, lacas e viziet en e ziouscouarn, hac douchas ouz e dêod, en ur lavarat : *E em zigorit;* ha qer buan e ziouscouar a zigoras, e dêod en em gavas libr, ha e parlantas distinctamant. Jesus a z fennas ouz ar bobl disclêria ar mirac se; mes seulvuy e tifenne, seulvuy e publient, en ur lāvarat gant admiration *Grêt mad en deus pep tra;* roet en deu ar c'hlêvet d'ar re vouzar hac ar parlan d'ar re vud. *S. Marc*, Chab. 7.

*Meditation var ar resination hac ar soumission da volontez Doue.*

Considerit penaus ne arru netra e bed nemet dre urz Doue pe dre e ber mission, ha qement a ra a zo grêt mad.

Doue pehini a vel an amzer da zon evel an amzer bresant, a oar petra z necesse

necesser deomp ha petra eo ar guella evidomp. Doue a zo hon Tad, hac un Tad carantezus pehini ne bermet netra a guement na ve profitabl evit hor silvidiguez. Just eo deomp eta en em abandoni d'e brovidanç, en em soumeti d'e volontez, ha receo a galon vad qement a blich gantàn da rêï deomp, ar c'hlénved evel ar yec'hed, ar baourentez evel ar binvidiguez, an affliction evel ar gonsolation.

An den santel Job o veza collet e vadou bras hac e oll vugale, o veza ouspen ze afflijet gant ur c'hlénved estranch, en em gonsole e-unan, en ur lavarat : *Doue en devoa o roet dìn, Doue en deus o lamet diganén; ra vezo meulet e hano.* Lavarit eveltàn pa erruo ganeoc'h ur boan, ur c'holl pe un drouc benac: Doue eo en deus permetet ar c'holl-mâ, an affliction-mâ : Doue ra vezo meulet. Peguer consolant eo ar sonjeson-se ! comprenit-hi en hoc'h afflictionou, hac e viot souden consolet.

Renoncit d'ho polontez propr, ha desirit ma vezo accomplisset bepret bolonte Doue varnoc'h : e lavarat hac e

c'houlen a rit bemdez er *Bater : Ho polontez bezet grêt en douar evel en Eê ;* mes marteze el lavarit-hu gant nebeut a attantion ha nebeut a frouez. Commancit eus a vrêmâ d'e lavarat gant mui a sincerite ha mui a fizianç.

Goulennit alies digant Doue, ispicial en traou important, ar c'hraç da anaout e volontez ha d'e heulia.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha beza am eus-me ur soumission parfet da volonte Doue?

En em gontanti a ràn-me eus ar stat e pehini oun laqêt gant Doue?

En em resina, en em soumeti a ràn-me d'e volonte pa ve control an amzer, pa erru ur goal vloavez?

N'en em glêmàn-me qet, ne vurmuràn-me qet, pa stourm un dra benac beouzòn, pa zigouez ganén un drouc benac, ur goall affer, ur c'holl, un humiliation benac?

Ah! va ene, a beguement a sourciou inutil, a chagrin hac a boan na vez-te qet qüit, ha peguen eürus e vez-te, ma ne zesirfes nemet ar pez a fell da Zoue!

O va Doue! ho polonte ra vezo bepret va hini. Disposit eus ac'hanòn hervez ma plijo ganeoc'h; roït dìn ar pez a blijo ganeoc'h, me a recevo pep tra eus ho torn hac ho meulo a bep tra; ravezo grêt ho polonte, ha nonpas va hini. *Va Doue, ne zeziràn nemedoc'h; va Doue, en em abandoni a ràn etre ho taouarn.*

---

## Evit an daouzecvet Sul g. ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

Un Doctor eus al Lezen o veza goulennet ouz Salver ar bed petra a dleye da ober evit beza salvet, e respontas dezàn: Petra zo scrivet el Lezen? Scrivet eo, eme an Doctor: *Carout a reot Doue a greis ho calon, hac ho nessa eveldoc'h hoc'h-unan.* Grit qementse, eme hor Zalver, hac e vevot. Jesus a lavaras dezàn goude ze: Ur Samariten o veza rancontret var hent Jerico un den blesset ha pillet gant al laëron, en devoe truez outàn; e lacât a eure var e varc'h, hac e gundui

a reas d'an hostaliri, e pelec'h en devoe sourci anezàn hac e reas e bansi, ha paea a eure evitàn. It, eme neuze hor Zalver d'an Doctor, ha grit evelse d'ho nessa. *S. Lucas*, Ch. 10.

### *Meditation var ar garantez e qever an Nessa.*

1 *P.* Peguer just ha peguer rêsonabl eo ar gourc'hemen a ra Doue deomp d'en em garout an eil eguile.

2 *P.* E pe fêçon e tleomp en em garout evit miret ar gourc'hemen-mâ.

Considerit penaus ez oump oll breudeur ha c'hoareset : beza hon eus ar memes Tad : bugale omp oll da Zoue, ha bugale d'an Ilis : esper hon eus oll da veva assambles en Eê epad an eternite.

Doue a gommand deomp en em garout an eil eguile. Un Tad mad eo, pehini a fell dezàn e ve ar peoc'h hac an union etouez e vugale.

Peguer just ha peguer rêsonabl eo ar gourc'hemen-mâ; peguen dign ef-én eus a vadelez ha furnes an Autrou-Doue, ha peguen avantajus evidomp !

Ma ve miret mad ar gourc'hemen-mâ

gant peb-unan, ma ve carantez etre an oll, peguen douç ha peguen agreabl ve d'an eil beva gant eguile! Ne ve er bed nac injustiç, na dislealdet, na trous, na scandal, nac avi, nac ambition; pep-unan a-ve prest ha pront da sicour e nessa en e ezomou ha d'e gonsoli en e boaniou: ar bed a ve eguis ur Barados.

2 *P.* Considerit penaus, evit miret ar gourc'hemen-mâ, e tleit caroût ho nessa evel ma en em garit hoc'h-unan; da lavaret eo, desirout ha procuri dezàn ar memes mad evel deoc'h hoc'h-unan; ober dezàn ar pez a garfec'h a ve grêt deoc'h hoc'h-unan, lacat eves na raec'h dezàn ar pez ne garfec'h qet a ve grêt deoc'h, ma vec'h e[illegible] e blaç.

Ar garantez, eme an Abostol S. Paul, a zo douç ha paciant; ne deo qet ambitius, ne glasq qet he frofit he-unan, n'en em fach qet, ne sonch qet a zrouc eus ar re all; anduri a ra pep tra, esperout a ra pep tra, supporti a ra pep trà.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Hac ar re-ze eo va santimanchou ha va dispositionou-me e qever va nessa?

Ha joa am eus-me, pa erru gantàn ur mad pe un avantach benac? Ha truez am eus-me outàn, pa er güelàn er boan pe en affliction?

E sicour a ràn-me en e ezomou, pratica a ràn-me en e andret an œuvrou a visericord, qen spirituel, qen corporel, pa ellàn e ober?

Supporti a ràn-me e humor hac e infirmiteou gant ar memes paciantet ma tesiràn e ve supportet va re-me?

Mar caràn va nessa, n'er c'haràn-me qet dre ur garantez naturel hepqen, abalamour ma eo mignon dìn, pe abalamour ma en deus grêt plijadur evidòn?

Mar gràn vad d'am nessa, n'er gràn-me qet dre interest hepqen, abalamour mac'h esperàn receo digantàn ur servich pe un avantach benac?

Hac abalamour da Zoue eo e caràn-me va nessa, abalamour ma zeo crouet gant Doue hervez e imach, abalamour mac'h ordren Doue dìn e garout?

Pa ràn vad d'am nessa, e ober a ràn-me evit Doue, o consideri Doue e personach va nesa?

O va Doue! goude an assuranç a roit

din em zrêtot eguis ma em bezo trêtet va nessa, penaus ec'h allàn-me mancout da veza carantezus ha truezus en e andret, me pehini am eus qement a ezom eus ho misericord hac eus ho carantez?

---

## EVIT AN DRIZECVET SUL G. AR PANTECOST.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o vont da Jerusalem a rancontras dec den lôr, pere a grie : Jesus hor Mæstr, ho pezit truez ouzomp. It d'en em zisquez d'ar Vêleyen, a lavaras dezo Jesus-Christ. Pa voant en hent evit e ober, en em gavjont pare. Unan anezo, qer buan ha ma en em santas yac'h, a zistroas var e c'hiz evit trugarecât hor Zalver, pehini a lavaras neuze : Ne d'int-î qet pare o dec? Pelec'h eta e ma an nao all? Ne zeus nemet unan hac a ve deut da renta gloar da Zoue. *S. Luc.* C. 17.

### *Meditation var an anaoudeguez-vad e qever Doue.*

1 *P.* An obligation hon eus da drugarecât Doue evit e oll madelezou.

2 *P.* E pe fêçon e tleomp disquez dezàn hon anaoudeguez-vad.

Considerit ar mad infinit en deus grêt Doue deoc'h evit compren an obligation oc'h eus d'e drugarecât ha da renta dezàn actionou a c'hraç.

Ho crouet en deus evit ho renta eternellamant eürus gantàn; ho prenet en deus, ho suportet en deus en amzer ma voac'h ermes eus e c'hraç; roet en deus deoc'h ar spaç da ober pinigen: pet graç, pet inspiration santel ne ro-én qet bemdez deoc'h? Ne zeus moment ebet e pehini ne ra deoc'h ur mad benac. An nebeuta tra a dleit eta da ober, eo e drugarecât ha disquez dezàn hoc'h anaoudeguez.

Pa en deus un den grêt ur mad benac evidoc'h, pe rentet deoc'h ur servich benac, oc'h eus sourci d'e drugarecât, ha mar ho pe disonjet d'e ober, ho pe ur certen poan ha mez goude ze. Na dleit-hu qet caout da nebeuta ar memes attantion hac ar memes sourci da drugarecât an Autrou-Doue evit an donêsonou a ra deoc'h?

Mar displich an ingrateri d'an dud, ne zisplich qet nebeutoc'h da Zoue. An ingrateri hon rent indign eus e fa-

veuriou, hac a zisec'h ar sourcen eus e c'hraçou. Goulen a rit martese abaoue pell-amzer ur c'hraç benac digant Doue, hep e obteni; mes laqit eves na ve e punition eus hoc'h ingrateri a ziaguent e refus brêmâ deoc'h ar pez a c'houlennit digantàn; commancit eta dre e drugarecât eus ar graçou en deus roet deoc'h, hac e velot dre experianç penaus trugarecât Doue eus ur c'hraç, eo meritout graçou nevez.

2 *P*. Considerit penaus, evit disqeuz da Zoue hoc'h anaoudeguez-vad, e tleit, da guenta, ober alies reflexion var e vadelez, var e brovidanç, var e garantez evidoc'h. D'an eil, anaout hac anzao ez eo digantàn oc'h eus recevet an oll madou hac an oll avantajou oc'h eus, ha raporti dezàn an oll gloar eus anezo. D'an drede, ober un usach mad eus ar graçou hac eus ar madou oc'h eus bet digantàn. D'ar bêvare, caout carantez evitàn hac e servicha gant fidelite. Pebes carantez n'ho pe-hu qet evit ur mignon fidel pehini en defe ho sicouret, ho protejet e pep occasion, hac exposet memes e vuez evit savetei

hoc'h hini ? Mes petra eo qementse e comparêson d'ar pez-en deus grêt ho Salver adorabl evidoc'h ?

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Pet graç am eus-me recevet digant Doue, hep em be sonjet d'e drugarecât?

Ha sonjet am eus-me biscoas a barfetet da drugarecât Doue d'am beza crouet evit beza eternellamant eürus gantàn en e c'hloar ?

E drugareqêt am eus-me da veza roet dìn e Vab unic evit beza va Redemptor ha va Zalver ?

E drugareqêt am eus-me eus ar graçou all, qen general, qen particulier, am eus recevet digantàn ?

Pe seurt usach am eus-me grêt eus ar madou, eus ar speret, eus an nerz am eus bet digant Doue ? N'am eus-me qet avichou en em servichet eus anezo evit e offansi ? O cruella ingrateri !

O va Doue ! grêt oc'h eus muy evidòn eguet n'am bize credet esperout, ha ne heanit james oc'h ober vad dìn. Va buez a dlefe beza un action cuntinuel a c'hraç : e pep amzer e tlefen

meuli hac exalti ho madelez, ho providanç hac ho misericord em andret; mes d'an nebeuta ne vanqin qet bep mintin ha bemnos d'ho trugarecât eus ho madelezou gant an oll fervor hac an oll anaoudeguez possubl; ha consideri a rin bepret an donêsonou hac an avantajou am eus recevet diganeoc'h, evel ur voyen roet din ganeoc'h evit va alia, va angaji ha va oblija d'ho carout ha d'ho servicha, ha d'en em santifia vanuan dre an usach vad eus anezo.

## ACT A DRUGAREZ.

M'ho trugarecca, va Autrou,
Demeus hoc'h oll madelezou,
D'am beza crouet, conservet,
Prenet, en Ilis recevet.

*Cetu aze ar graçou general hon eus recevet oll digant Doue; pepini a dle anaout ar graçou particulier en deus recevet.*

---

## EVIT AR BÊVARZECVET SUL G. AR PANTECOST.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

NE allit qet servicha daou Vestr, eme hor Zalver. N'en em laqit qet e poan

da ouzout a belec'h ho pezo peadra d'en em vaga ha d'en em visca. Ho Tad Celestiel, pehini a vag gant qement a sourci al lapoucet eus an Eê, a bourveo ac'hanoc'h eus an traou-ze oll. Clasqit da guenta Rouantelez Doue; servichit Doue ervad, hac ho pezo qementse oll en abondanç. *S. Vaze*, Ch. 6.

*Meditation. Nep a servich Doue ervad, n'en devezo dienez a netra.*

Considerit penaus an Autrou-Doue dre e vadelez a fell dezàn ober ganeomp ur gondition pehini a zo avantajus bras evidomp; goulen a ra hepqen diganeomp ma lacaïmp hon oll sonch hac hon oll sourci d'e servicha, hac én e-unan en em oblich da gaout sourci ac'hanomp, ha da fournissa deomp hon oll ezomou. Petra a ellomp-ni da zesirout guell? Na dleomp-ni qet receo gant joa ha gant anaoudeguez vad ur gondition qer mad evidomp?

Laqit eta bepret ho studi d'en em acquita eus ho tever e qever Doue, ha n'ho pet qet aoun e vanqfe deoc'h ar pez a zo necesser evit beva hac evit en em

em antreteni. Doue a zo ho Tad, anaout a ra hoc'h ezomou, ha muy a vadelez en deuz evidoc'h eguet na ellit da gompren. Un Tad qer mád, hac én a oufe abandoni e vugale en o necessite?

Bezit fidel, a lavare ur Pap santel da ur Rouanez, bezit fidel da ober ar pez a c'houlen Doue diganeoc'h; grit afferiou Doue, ha Doue a raï afferiou ho Rouantelez. Lavarat a ellàn ive evelse deoc'h: servichit mad an Autrou-Doue, ha Doue a bourveo ac'hanoc'h: qeit ha ma viot fidel d'e servicha, ec'h allot lavarat gant fizianç evel ar Profet: *Doue en deus sourci ac'hanòn, ne vanço netra dìn.*

N'en em nec'hit qet evit an amzer da zont; ne velot qet marteze an amzer-ze: perac eta en em dourmanti inutilamant? Ha memes, caer ho pe sonjal ha sourcial, caer ho pe evessât ha beilla, caer ho pe labourat ha poania, netra ne brospero, ma ne ro Doue e venediction d'ho labour ha da guement a antreprenot.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Va c'henta ha va frincipala sourci hac

én zo da zervicha Doue ha da labourat evit an Eê? Regli a ràn-me var qementse va oll actionou?

Va brassa studi ne deo-én qet da c'houzout penaus e vevìn ha petra a rìn er bed-mâ?

Ne zilezàn-me qet servich Doue, an offiç divin, evit ober va afferiou temporel?

Epad va fedennou memes, va speret n'eo-én qet alies muyoc'h occupet eus an tieguez eguet eus a Zoue?

O va Doue! goulen a rit diganén ma clasqìn da guenta ha dreist bep tra ho Rouantelez; goulen a rit ma labourìn evit ar Barados pehini eo ho Rouantelez ha va heritach; goulen a rit ma qemerìn ar voyen evit erruout eno, da lavaret eo, e cundufen ur vuez santel; mes evidòn-me qent eguet evidoc'h eo e c'houlennit qementse, ha va assuri a rit penaus mar er gràn, em asistot em oll necessiteou, qen temporel, qen spirituel.

Ha beza e vezìn-me qen dirêson ha qen disqiant evit refus an offr carantezus a rit dìn, hac a zo oll em frofit hac em avantach?

Va Doue, grit dre ho craç n'am bezo hivisiqen qen sourci nemet an hini d'ho servicha bepret gant muy a fidelite.

Va Doue, abandoni a ràn etre ho taouarn va c'horf ha va ene, va buez ha va afferiou, hac esperout a ràn e pourveot d'am oll ezomou, qen temporel, qen spirituel.

---

## Evit ar bemzecvet Sul g. ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

PA antree Jesus er guær a Naïm gant e Zisqibien hac ur foul bras a bobl pehini en heulie, e touguet d'an douar mab uniq un intanves, pehini a voa affliget meurbet. Hor Zalver a zellas a druez outi, hac a lavaras dezi : na voelit qet. Neuze e tostâs hac e touchas ouz an archet, hac e lavaras : *Den yaouanc, savit, me en ordren deoc'h.* Sevel a eure en instant, ha Jesus en rentas leun a vuez d'e vam. An oll a voe soueset hac estlamet. Renta a rejont gloar da Zoue, ha lavarat a rent entrezo : *Ur Profet bras a zo savet en hon touez, ha Doue zo*

*Meditation var ar bêr amzer eus ar vuez-mâ.*

Considerit penaus an dud yaouanc a varv coulz hac ar re gôz. Ar yaouanqis, an nerz, ar yec'het, na ellont qet resista ouz ar maro.

Hor buez a verra bemdez, hac ar maro a dosta bepret.

Hor buez a dremen evel ur sqeud en ur moment. An deveziou, ar misiou, ar bloavesiou eus hor buez, en em heul an eil eguile qer buan, ma varvomp pa hon eus a boan commancet mad da veva.

Pa sonjomp en amzer dremenet eus hor buez, peguer bêr n'er c'havomp-ni qet! An amzer da zont, pa vezo ive tremenet, a gavimp qer bêr hac én.

Na staguit qet eta ho calon ouz ar vuez-mâ, ha sonjit e rencot souden quitât ho madou, ho ty, ho plijadurezou, ho qerent, ho mignonet.

N'en em laqit qet e poan da veva pell-amzer; mar d'hoc'h mechant, ho puez ne vezo nemet re hir; mar fell

deoc'h en em sanctifia, oc'h eus amzer aoüalc'h d'e ober, peguer bêr benac ve ho puez.

2 *P.* Pa n'e maoump er bed-mâ nemet en ur dremen, pa ne domp nemet pelerinet ha tud divroet, troomp hor speret hac hor c'halon varzu an Eê, pehini eo hor bro hac e pelec'h e tleomp beva eternellamant.

Sonjomp da implija ervad evit an eternite ar rest eus a amzer hor pelerinach. Labouromp da veritout ur plaç etouez an habitantet eürus eus ar Jerusalem celestiel. Qerzomp qeit ha ma velomp sclêrigen, gant aoun na vemp surprenet gant an noz.

Doue en deus cuzet ouzomp an deiz diveza eus hor buez, evit ma vevimp e peb devez evel pa dlefemp mervel en deiz-se.

Ma oufac'h n'o pe muy nemet ur miz da veva, petra ne refac'h-hu qet evit assuri ho silvidiguez? Ah! marteze n'oc'h eus qet un devez.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Sonjal ha credi a ràn-me n'am eus

nemet nebeut a amzer da veva?

N'en em fiziàn-me qet em yaouanqis, em yec'het, em nerz? Peguement a reall a zo bet tromplet evelse?

N'en em gomportàn-me qet evel pa ne dlefen qet mervel, ha ma tlefen beva bepret er bed-mâ?

Petra ra dìn-me carout qement ar vuez-mâ? Ha cavet am eus-me biscoas enni ur gontantamant parfet? Ne santàn-me qet aoüalc'h ez eo leun a boanniou hac a viseriou? Da bet danger evit va silvidiguez n'oun-me qet exposet? Seulvui e vevìn, seulvui a gont am bezo da renta.

## Peden.

O va Doue! grit dìn compren muy-oc'h-muy ar bêr amzer eus ar vuez-mâ, anaout ar fragilite eus a oll vadou an douar, consideri ar bed-mâ evel un exil hepqen hac un draounien a zaëlou, hac huanada bepret varlerc'h ar vuez eürus hac an demeuranç eternel eus an Eê, pehini eo va guir bro.



EVIT AR C'HUEZECVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

JESUS o velet penaus ar re a voa conviet da ur fest, a choase ar renq huella, a lavaras dezo : Pa viot conviet da ur banqet, n'en em laqit qet er c'henta plaç, gant aoun na ve bet pedet unan benac brassoc'h ha considera-ploc'h eguedoc'h, ha na zeufe an hini en deus ho pedet da lavaret deoc'h : roït ar plaç-se d'an den-mâ ( ar pez a ve ur vez hac ur gonfusion evidoc'h); mes en em laqit er plaç izella, hac an hini en deus ho pedet a raï deoc'h pignat huelloc'h. Qementse a raï enor deoc'h, ha peb-unan a véulo ho modesti : *Rac piou benac en em huella, a vezo izellêt ; ha piou benac en em izella, a vezo huellêt. S. Lucas*, C. 14.

*Meditation var an Orgouill.*

1 *P.* An horrol a dleomp da gaout ouz ar viç-mâ.

2 *P.* Ar voyen de zisc'hrienna eus hor c'halon.

Evit caout câs hac horrol ouz an orgouill, considerit ē effejou maleürus.

An orgouill eo a ziscaras ar goall Ælez eus an Eê, hac o strincas e goelèt an ifern.

Abalamour d'an orgouill eo bet chasseet eus ar Barados terrestr hon Tad hac hor Mam guenta Adam hac Eva, hac ez int bet rentet, int hac o oll bugale, sujet da bep seurt miseriou.

Ar superbite a zo ur sourcen eus an oll viçou. Doue a resist ouz ar superb hac a ro e c'hraçou d'ar re humpl.

Ar superbite a zo ur poeson secret pehini a gorromp ar guella actionou, hac a ra coll ar frouez eus anezo.

Un arrêt eo prononcet gant Mab Doue e-unan, penaus piou benac en em huellai, a vezo izellêt; an nep a fell dezàn pignat re huel, a vezo confontet.

O peguen horrubl eo an Orgouill, pa zeo caus eus a valeuriou qer bras!

Considerit ha ne doc'h-hu qet sujet da ur viç qer maleürus, rac beza ez eus calz hac en em rent coupabl eus ar viç-mâ, pere gouscoude n'er c'hredont qet, evel ar re a ra un cstim vras eus

anezo o-unan, abalamour ma o deus muioc'h a speret, muioc'h a nerz, muioc'h a vadou eguet ar re all; ar re ne zeziront ha ne glascont nemet beza estimet gant an dud; ar re a barlant eus anezo o-unan e pep rancontr hac en em veul o-unan, pe a zelaou gant complesanç ar meuleudiou a roer dezo; ar re ne allont qet anduri beza reprenet pe avertisset eus o fautou; ar re a zo aheurtet en o zantimant, hac a zispris an avisou mad a roer dezo, oc'h en em gredi fur aoüalc'h evit en em c'houarn o-unan; ar re a zispris ar re-all, o credi beza guelloc'h pe vertuzussoc'h ha devotoc'h egueto.

Examinit ha ne doc'h-hu qet coupabl en ur poent benac eus ar re-ze.

2 *P.* Evit disc'hrienna an orgouill eus ho calon, en em zervichit eus ar remejou-mâ, pe da viana eus a unan benac anezo.

*Qenta remed.* Considerit eo digant Doue e teu qement a zo ennoc'h a vad ha qement avantach hoc'h eus; da Zoue eta eo dleet an oll gloar eus a guement-se, ha nonpas deoc'h-hu.

*Eil remed.* Sonjit peguen nebeut a dra eo an oll estim a ouffe an dud da ober ac'hanoc'h! Hac e vec'h meulet hac enoret gant an oll, ne viot na brassoc'h, na guelloc'h, nac eürussoc'h; ne viot atao nemet ar pez ma zoc'h dirac Doue. Ouspen ze, pa ho meulont, ha c'houi zo sur o deus estim evidoc'h e goelet o ene? Marteze e reont-ii goab ac'hanoc'h.

*Trede remed.* Sonjit en hoc'h infirmiteou, qen corporel, qen spirituel: petra eo ho corf nemet douar ha corruption; da be seurt miseriou ne d'eo qet sujet hoc'h ene? Antreit ennoc'h hoc'h-unan, hac e qefot peadra d'en em humilia, en ur gonsideri ho sempladurez, ho fragilite, an niver eus ho pec'hejou!

*Pêvare remed.* Na barlantit james eus ac'hanoc'h hoc'h-unan, nac e mad nac e drouc; ha mar ho meuler, na rit vân ebet a guementse; chenchit propos, comzit eus a draou all, ha rentit an oll gloar da Zoue.

PEDEN.

O va Doue! grit din hoc'h anaout hac

en em anaout va-unan. Grit dìn anaout ho puissanç, hac anaout va iseldet ha va neant. Grit dìn anaout ho madelezou ha va ingrateri; grit dìn anaout ar pez am eus recevet diganeoc'h, evit ho trugarecât hac ho meuli, hac anaout ar pez am eus ac'hanòn va-unan, evit en em humilia.

---

## Evit ar seitecvet Sul g. ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirio.*

AR Farisianet o veza tostêt ouz Jesus, unan anezo, pehini a voa Doctor eus al lezen, en interrojas, o clasq e surpren en e gomzou. Mestr, emezàn, pehini eo ar brassa gourc'hemen eus al lezen? Jesus a respontas: Carout a reot Doue eus a greis ho calon, eus hoc'h oll speret, eus hoc'h oll ene hac eus hoc'h oll nerz. Cetu aze ar brassa gourc'hemen hac ar c'henta: cetu amâ an eil, pehini a zo hénvel outàn: Carout a reot ho nessa eveldoc'h hoc'h-unan. Qement tra a zo ordrenet dre al Lezen, ha qement o deus lavaret ar Brofetet, a zo comprenet en daou gourc'hemense. *S. Vaze*, Ch. 12.

## *Meditation var ar Garantez.*

1 *P.* Peguer just eo carout Doue.

2 *P.* E pe fèçon e tleomp disquez dezàn hor c'harantez.

Considerit penaus ar c'henta hac ar brassa Gourc'hemen en deus roet Doue deomp, eo d'e garout dreist qement tra zo : *Un Doue hepqen a adori, ha dreist pep tra oll a guiri.* Peguer just ha peguer rêsonabl eo ar Gourc'hemen-ze !

Va Doue, c'houi a zo va Zad; va c'hrouet oc'h eus evit va renta eürus ganeoc'h en ho cloar; va frenet oc'h eus en amzer ma voan collet; c'houi zo leun a garantez evidòn; va c'harga rit bemdez eus ho craçou hac eus ho tenêsonou; diganeoc'h eo em eus receve qement mad am eus, ha diganeoc'h-hu eo e c'hortozàn qement mad a esperàn er bed-mâ hac er bed all. Pet rêson, pet obligation n'am eus-me qet d'ho carout-hu, va Doue! Penaus ec'h allàn me, goude qement a c'hraçou, refus deoc'h va c'halon ha va c'harantez ?

C'houi, va Doue, oc'h eus roet din ar vuez ha formet va c'halon : n'emaon

var

var an douar ha ne vevàn nemet evit ho carout : ma n'ho caràn qet eta, e veritàn ar maro.

Pe seurt natur a zo em c'halon-me, ma ne garàn qet un Doue qer mad, un Doue qen liberal em andret, un Doue qen dign da veza caret!

Mar d'eo just dìn caout ur garantez special evit va c'herent, va mignonet hac ar re a ra vad dìn, pebes carantez na dleàn-me qet da gaout evidoc'h, va Doue, c'houi pehini oc'h eus grêt mui evidòn, eguet n'o deus-y grêt oll assambles, ha mui eguet na ouffent da ober!

2 *P.* Dre hon œuvrou ispicial e tleomp disquez da Zoue hor c'harantez, hervez ma en disq deomp hor Zalver e-unan : *An nep a vir va Gourc'hemennou*, emezàn, *hennes eo am c'har. Ar re a lavar dìn :* va Doue, va Doue, *ne antreint qet oll e Rouantelez an Eê, mes hepqen ar re a ra bolontez va Zad.*

Mar em eus carantez evit un den, mar em eus ur mignon fidel, n'en em gontantàn qet da zisclêria dezàn dre va c'homzou penaus er c'haràn, ober a ràn va fossubl da blijout dezàn e pep ran-

contr, divoal a ràn na zisplichen dezàn e fêçon ebet, ne espernàn qet va foan evit renta servich dezàn, plijadur am eus oc'h en em antreteni gantàn, sonjal a ràn alies ennàn, hac en em blijout a ràn o comz eus anezàn.

Mar credàn beza oblijet da ober qementse evit ur mignon, ha mar er gràn en effet, ne dleàn-me qet gant mui a rêson e ober evit Doue, pehini a zo guelloc'h ha fideloc'h cguet an oll vignonet?

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ha sujet am eus-me da gredi em eus ur güir garantez evit Doue? Petra a ràn-me evit Doue? Petra a souffràn-me evit Doue?

Ober a ràn-me evit Doue qement memes ha ma ràn evit va mignonet? Clasq a ràn-me da blijout dezàn e pep rancontr? Lacat eves a ràn-me na zisplichen dezàn, me pehini a zeu d'e offansi qen alies, hac evit an distera tra?

En em blijout a ràn-me oc'h en em antreteni gant Doue en Orêson? Sevel a ràn-me alies va c'halon varzu Doue?

Plijadur am eus-me o comz eus a

Zoue, hac o clêvet comzou Doue?

Peguen tom eo va c'halon e qever va mignonet, ha peguer yen en ho qever-hu, va Doue! Peguer pront oùn-me da renta servich da ur miguon, ha peguen diegus d'ho servicha-hu!

O va Doue! pa ordrenit dìn ho carout, hac ho carout dreist qement tra zo, alumit em c'halon an tân eus ho carante divin, evit ma ho carìn eus va oll ene, eus va oll nerz hac eus va oll gallout.

Piou oc'h-hu, va Doue, ha piou oùn-me, ma commandit dìn ho carout? Hac én a zo netra ayantajussoc'h dìn eguet ho carout? Hac e a zo brassoc'h miser evidòn, eguet mancout d'ho carout? Ha c'houi a vezo eürussoc'h, mar ho caràn-me? Ha c'houi a vezò nebeutoc'h eürus, ma n'ho caràn qet? O carantez eus va Doue, c'houi fell deoc'h ho carfen, evit va renta eürus dre ar garantez am bezo evidoc'h! Ah! re diveat em eus ho caret, guenet bepret ancien ha bepret nevez, re diveat em eus ho caret!

EVIT AN DRIVAC'HVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

TUD vad ha carantezus a zougas hac a bresantas da Zalver ar bed un den clàn pehini a voa paralitic, hac a voa gourvezet var ur güele. Jesus o velet ar feiz o devoa, a lavaras d'ar paralitic: Va mab, ho pet fizianç ha qemerit courach, ho pec'hejou a zo pardonet deoc'h. Goude ze e lavaras dezàn: Savit, douguit ho qüele, hac ît d'ho ty. An den-ze en em gavas er moment-se yac'h ha dispos; ober a eure ar pez a voe ordrenet dezàn, hac ar bobl o velet ur miracl qer bras, a rentas gloar da Zoue. *S. Vaze*, Chab. 9.

*Meditation var an dispositionou gant pere e tleomp caout recours ouz Doue evit beza selaouet.*

*Ret eo en em adressi dezàn gant fizianç; goulen dreist pep trà hon ezomou spirituel; ober eus hor c'hostez ar pez a ellomp, hac en em resina d'e volontez divin.*

Considerit penaus ar feiz hac ar fizianç

vras eus ar Paralitic-mâ hac eus ar re er presantas da J.-C., a zisq deomp an dispositionou gant pere e tleomp caout recours dezàn; ha J.-C. e-unan, o pardoni e bec'hejou d'ar Paralitic abars renta dezàn ar yec'het, a zisq deomp penaus e tleomp e bedi principalamant hac abars pep tra d'hon delivra eus a infirmiteou ha clénvejou hon ene.

Ar Paralitic hac an dud vad-se pere en dougue, a zisqueze dre an action-ze penaus e credent en devoa hor Zalver ur gallout souveren var an oll infirmiteou hac an oll glénvejou, ha penaus en devoa ur vadelez pehini ne scuize qet o soulaji ar re miserabl hac oc'h ober vad da bep seurt tud. Credit ive hoc'h-unan penaus en deus hor Zalver carantezus ur guir desir d'ho telivra eus hoc'h oll miseriou hac infirmiteou. Presantit dezàn hoc'h ene, ha pedit-én d'e farea eus he faralisi spirituel; mes pedit-én gant ur feiz beo, gant ur fizianç humbl ha disposet da guen-ober de c'hraçou: ha credit parfet e royo deoc'h ar sclêrigenn, an nerz hac an oll graçou necesser evit silvidiguez hoc'h ene.

Peguer bras pec'her benac e vec'h, credit penaus ec'h ellit en em gonvertissa gant sicour Doue; ne zeus qet a voal-accustumanç a behini ne alfac'h en em dizober gant ar sicour eus e c'hraç; dont a ellit memes da veza ur Sant bras, mar doc'h fidel da heulia an inspirationou santel a zeu deoc'h eus an Eê.

Peguement a Zent a zo er barados pere a zo bet pec'herien vras er penn qenta eus o amzer! O c'honversion a zisquez deoc'h ar baciantet vras hac ar vadelez infinit eus a Zoue, hac a dle disqi deoc'h esperout gant fizianç ar pardon eus ho pec'hejou, ha credi ec'h erruot er memes eürusdet, mar bezit fidel d'ar c'hraç evel ma zint-î bet. Peguer consolant eo ar virionez-mâ! Pebes courach na dle-hi qet da inspira da ur pec'her!

Credi a ràn, va Doue, oc'h eus ur güir volontez, ur güir desir d'am pardoni ha d'am saveteï, mar caràn distrei ouzoc'h : perac eta e talcàn-me ur moment d'en em deul etre divrec'h ho misericord infinit? Pebes consolation douçoc'h evidòn, eguet ho clêvet-hu

o lavarat din evel ma leverjoc'h d'ar Paralitic : *Va mab, ho pec'hejou a zo pardonet deoc'h.*

Ho fizianç en Doue a dle chasseal eus ho calon pep disesper, mes ne dle qet ober deoc'h coueza er bresomption. Doue a fell dezàn ho savetei, mes goulen a ra ma labourot ive evit ho silvidiguez; reï a ra deoc'h e c'hraçou, deoc'h eo da ober un usach vad eus anezo. Ar c'hraç ne vanq qet deoc'h, mes na vanqit-hu qet oc'h-unan d'ar c'hraç?

Evidoc'h-hu, eneou fidel, mar en em gavit nec'het gant poaniou-speret, tourmantet gant tentationou, hep consolation ebet; mar seblant deoc'h e vec'h dilezet gant Doue, hac e ve disesperet pep tra evidoc'h, na gollit qet courach, en em acquitit atao ouz ho tever guella ma ellot; en em abandonit hac en em resinit da volonte Doue; lavarit dezàn gant ur fizianç humbl : Va Doue, ne gavàn consolation ebet em poaniou, ne gavàn gout ebet em devotionou, tourmantet oun gant pep seurt tentationou, ne ouzòn qet petra e teuin da veza; qement a ellàn da ober em

affliction, eo en em abandoni etre ho taouarn; va oll boan ha va oll spont a dremen, hac en em gaout a ràn e peoc'h qerqent ha ma em eus lavaret deoc'h a galon : *Va Doue, ne zesiràn nemedoc'h; va Doue, en em abandoni a ràn deoc'h.*

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha beza oc'h eus-hu an oll fizianç a dleit da gaout er visericord eus a Zoue?

Nà sonjit-hu qet marteze penaus ne zeus moyen ebet deoc'h d'en em disober eus ur goall accustumanç benac ho pe qemeret?

Ne doc'h-hu qet er c'hontrol ur pec'her presomptuus? Sonjal a rit-hu e viot pardonet gant Doue hac e viot salvet hep ober netra oc'h-unan?

Petra a rit-hu evit silvidiguez hoc'h ene?

Pe seurt effort a rit-hu evit trec'hi ho coall-inclinationou?

Pebes profit a dennit-hu eus a c'hraçou an Autrou-Doue, eus e inspirationou santel?

Elec'h sonjal da cheinch buez, na berseverit-hu qet en ho tisurz, hep remors nac aoun ebet?

O va Doue! na bermetit qet e couessen nac er bresomption nac en disesper. Grit dìn ar c'hraç da labourat evit silvidiguez va ene gant aoun ha gant spont, en ur gonsideri va sempladurez ha va fragilite ; mes laqit ive em ene ur fiziançparfet en ho craç, en ho madelez, hac en ho misericord.

---

EVIT AN NAONTECVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

ROUANTELEZ an Eê, eme hor Zalver, a zo hénvel ouz ur Roue pehini a gonvias calz a dud da eured e vab, evit pehini e reas prepari ur banqet caer. Mes unan o veza en em bresantet hac en em laqêt ouz taul hep ar zae a eured, hep ur guiscamant deread, ar Roue a ordrenas e lacat er mæs, hac e deureul en ur prison teval, e zaouarn hac e dreid amarret. *S. Vaze*, Chab. 22.

*Meditation var an Ifern.*

1 *P.* Beza ez eus un Ifern.

2 *P.* Ar poaniou a andurer eno n'o devezo biqen a fin.

An Eê eo ar banqet-se da behini omp oll galvet ; mes ar re a bretant antreu ennàn hep caout ar sae a eured, da lavaret eo , hep beza e stat a c'hraç , a zo pecipitet en Ifern.

Beza ez eus un Ifern , abalamour ma zeus un Doue infinimant just , pehini a bunis ar c'hrimou pe er bed-mâ pe er bed-all. Ar re vechant a zo alies eürus var an douar ; ret eo eta e vent punisset goude o maro. Beza ez eus eta un Ifern, da lavaret eo , ur prison a dân e pehini ar bec'herien a anduro pep seurt tourmanchou , hep soulajamant na consolation ebet.

Peb-hini a vezo tourmantet hervez an nombr hac ar grevusdet eus e bec'hejou , ha pep pec'het en devezo e boan hac e dourmant particulier.

Pet pec'het n'am eus-me qet commetet , siouas dìn ? Pet tourmant eta n'am bezo-me qet da souffr er bed all, ma ne ràn pinigen en hemâ ?

2 *P*. Considerit an eternite eus ar poaniou a anduro ar bec'herien. O zourmanchou n'o devezo fin ebet ; souffr a raïnt qeit ha ma vezo Doue,

Doue ; goude qen-alies a gant mil bloaz evel a yeoten a zo var an douar, an eternite ne vezo diminuet a netra, bac atao e vezo o commanç.

Ma ve ur fin benac da boaniou ar re daonet, an Ifern ne ve mui Ifern ; an esperanç da velet ar fin eus o foaniou a ve ur gonsolation evito.

Mes allas ! an amzer a visericord a zo tremenet evit an eneou maleürus-se.

Just eo e ve trêtet hep misericord ar re o deus abuset eus ar vadelez hac eus ar baciantet a Zoue, ha dispriget e c'hraçou.

Antreit er santimanchou eus un daonet pehini a gouez en Ifern, pa vel ar prison horrubl-se, an tân devorant-se, an tourmanchou terrubl-se, ha pa gommanç d'o zantout : Collet oùn, emezàn; birviqen ne velin an Eê, james ne velin Doue, nac an Ælez, nac ar Zent ; an tân a vezo eternellamant va fartach ; collet oun evit un eternite, ha collet oùn dre va faut. O pebes anqen, pebes horrol, pebes disesper !

*Reflexion varnomp hon-unan.*

N'am eus-me qet meritet an Ifern?

N'er meritàn-me qet c'hoas? Pebes sujet a spont evidòn !

Ar brassa Sent o deus crenet gant aoun rac an Ifern; pe seurt santimanchou a dleàn-me da gaout, me pehini ne doùn nemet ur pec'her?

Ma teufe un Æl da zisclêria dìn e ve rèt tremen va buez er rusta pinigen evit en em breservi diouz poaniou an Ifern, ha mancout a raen-me d'e ober? Doue a c'houlen nebeutoc'h diganén : goulen a ra ma renoncìn d'am goal inclination, d'an attach direglet-se, d'an accustumanç maleürus-se am eus, ha n'er gràn qet; pe seurt fin eta a esperàn-me da gaout?

O va Doue! meritet am eus an Ifern; eno e tlefèn beza o lesqi, mar ho pije va zrêtet evel ma veritàn. Qellies a bec'het marvel am eus commetet, qellies a vech em eus meritet beza precipitet en tân devorant-se. Va freservet oc'h eus dre ho misericord eus ur maleur qer bras, ha rêï a rit dìn an amzer da ober pinigen. Pebes graç, pebes faveur eus ho perz, pebes sujet evidòn-me da labourat evit repari an amzer dremenet, ha

ha d'ho servicha gant muioc'h a fidelite ar rest eus va buez !

---

EVIT AN UGUENTVET SUL G. AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

UR Prinç desolet hac affliget dre ma voa clàn e vab ha prest da vervèl, o veza clêvet ar brud eus a Salver ar bed, a yeas d'e gaout, hac er pedas da zont da velet e vab evit renta dezàn ar yec'het. Jesus a lavaras dezàn : It d'ar guêr, ho mab zo pare. Ar Prinç a bartias souden, hac a gavas var e hent e servicherien, gant pere e clêvas ez oa yac'h e vab ha dispos. En em inform a reas pe da vare ez oa guellêt dezàn, hac ec'h anavezas ez oa d'ar memes istant ma en devoa lavaret dezàn hor Zalver : *Pare co ho mab*, ha credi a eure e Jesus-Christ, én hac oll dud e dy. *S. Yan*, Ch. 4.

*Meditation var an afflictionou.*

1 *P.* Ar profit a brocuront deomp.

2 *P.* Ar voyen da ober un usach mad anezo.

Considerit penaus da guenta an af-

flictionou a zistag hor c'halon diouz ar bed. Disquez a reont deomp peguen vên hac inutil eo an traou crouet, pa ne dint qet capabl d'hor sicour na d'hor c'honsoli.

Ober a reont deomp caout recours ouz Doue, ha clasq hor c'honsolation en Eê, pa n'e c'hevomp qet var an douar. Ar Prinç-se ne vije qet êt da gaout Jesus-Christ, ma ne vije qet bet clàn e vab; panevet se nac én, nac e vab, na tud e dy n'o devije qet bet an eur da anaout Salver ar bed. Alies ec'h ancouaomp Doue er brosperite, mes an affliction a ra deomp distreï outàn. Da beguement a Zent eo bet an affliction ar penn-caus eus o zilvidiguez!

D'an eil, an afflictionou a zo ur merq eus a garante Doue evidomp. Pa hon afflich er bed-mâ, ur merq eo e fell dezàn hon espern er bed-all: fournissa a reont ive deomp un occasion gaer da zisquez da Zoue hor c'harantez. Æz eo lavaret da Zoue er c'haromp, en amzer ma teu d'hor c'harga a gonsolation; mes beza fidel dezàn en amzer ma teu d'hon afflija, a zo ur merq eus ur vertus barfet.

D'an drede, an afflictionou a ro deomp un assuranç moral eus hor silvidiguez, hac ur merq int a bredestination. Eürus ar re affliget, *eürus ar re a voel*, eme hor Zalver, *abalamour ma vezint consolet. Eürus ar re a andur persecution, abalamour Rouantelez Doue a apparchant outo.*

3 *P*. Evit ober un usach mad eus an afflictionou a erru ganeoc'h hac evit o anduri gant courach, sonjit da guenta er recompanç hac er gloar a brocurint deoc'h en Eê. Peguer bêr ha peguen nebeut a dra int-y e comparêson d'ar recompanç caër hac eternel a zo preparet evidomp !

An esperanç eus an eternite eürus-se e deus grêt da un infinite a Zent santout ur joa hac un douçder interieur en o foaniou hac e creiz ar bersecutionou a andurent.

D'an eil, sonjit e poaniou an Ifern pere oc'h eus meritet dre ho pec'hejou; neuze e comprenot peguen avantajus eo evidoc'h gallout dre boaniou qer bêr racquita poaniou eternel.

D'an drede, considerit ar pez en deus

anduret J.-C. evidoc'h ; sellit ouz e Groas, hac e velot penaus ar pez a souffrit ne deo netra e comparêson d'ar pez en deus-én souffret.

Sonjit erfin ne arru ganeoc'h affliction ebet nemet dre urz Doue pe dre e bermission, ha penaus n'er permet nemet evit ho mad hac ho profit, ha credit certen penaus ne bermeto qet e veac'h tentet en tu-all d'ho nerz, pe ec'h arrufe ganeoc'h affliction ebet a guement na allac'h da suporti gant ar sicour eus e c'hraç.

*Grit reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Ha souffr a ràn-me a galon vad, gant resination da volonte Doue an afflictionou a erru ganén, ar poaniou speret, an infirmiteou, ar c'hlénvejou, ar baourentez, an injuriou?

N'en em glêmàn ha ne vurmuràn-me qet em poaniou ; n'en em chagrinàn-me qet, n'en em abandonàn-me qet d'an dristidiguez?

Pa c'hoare un drouc pe ur c'holl benac ganén, pa stourm un dra benac ouzin, ne doun-me qet depitus ha co-

lerus e qever ar re a zo en dro dìn, hep gallout memes reï respònt vad ebet da zen ?

O va Doue! grit ma considerìn bepret ar poaniou hac ar c'hroasiou a zigassot dìn, evel ur merq eus ho carantez, hac evel ur voyen a silvidiguez èvidòn.

Grit dìn souffr er bed-mâ ar pez a blijo ganeoc'h, er fèçon ma plijo ganeoc'h, ha qeit ha ma plijo ganeoc'h.

Resolvet oùn d'ho heulia, ô va Jesus! ha pa oc'h eus douguet ho croas, e touguìn va hini var ho lerc'h.

---

## Evit ar c'henta Sul var'n-uguent goude ar Pantecost.

### *Abrege eus an Aviel hirío.*

Rouantelez an Eê, eme hor Zalver, a zo henvel ouz ur Roue pehini en ur ober d'e recevourien ha servicherien renta cont dezàn, a gàvas unan pehini a dleye dec mil talant; hac evel n'en devoa qet peadra d'o fêa, ec'h ordrenas ma vije guerzet e oll vadou evit pêa e zle. Ar servicher-zé en em daulas d'e

dreid, er pedas da rêi amzer dezàn, hac a brometas er pêje. E vestr gant truez outàn a bardonas dezàn an oll som a dleye. Qer-buan goude-ze ar servicher-mâ o veza cavet unan eus e gonsortet pehini a dleye dezàn cant diner, er gourdrouzas oc'h e zerc'hel dre'r gouzoug : pê din, emezàn, ar pez a dlees. Hemàn er suplie hac a lavare : roït din un nebeut amzer, ha me ho pêo; mes n'er selaouas qet, hac e lacât a eure er prison. Ar Roue o veza clêvet qementse, a reas e c'hervel hac a rebechas dezàn: Servicher fall, pardonet em boa deoc'h qement a dleac'h dìn, abalamour ma ho poa va fedet; na dleac'h-hu qet eta ive caout truez ouz ho consort, evel ma em eus-me bet ouzoc'h? Neuze ec'h ordrenas e brisonia qen en devije pêet e oll dle. Evellen eo, eme hor Zalver, e viot trêtet gant va Zad Celestiel, ma ne bardonit d'ho preudeur. *S. Vaze*, C. 18.

*Meditation. Ret eo suporti hon nessa gant paciantet, douçder ha madelez, evel ma oump suportet gant Doue.*

Considerit penaus pepini ac'hanomp

a zo represantet dre ar servicher-ze. Peguement na dleomp-ni qet da Zoue, pehini a zo ive represantet dre ar Rouee-ze? Peguement a dleomp-ni d'e vadelez evit an oll graçou hac an oll vad en deus grêt deomp? Peguement a dleomp-ni d'e justiç evit ar pec'hejou hon eus commetet? Peguement a dleomp-ni d'e baciantet da veza hor gortozet qeit amzer, ha roet deomp ar spaç d'en em anaout ha da ober pinigen?

Ingrat oump e qever an Autrou-Doue, e offanci a reomp bemdez, ha gouscoude ne zeu qet d'en em vengi na d'hor punissa. O caout mil moyen d'hor c'holl, en deus ar vadelez d'hor suporti; ne hean oc'h ober vad deomp, hac hor c'harga a ra bepret eus e faveuriou.

Admiromp ha meulomp e baciantet, e zouçder, e vadelez, ha rentomp dezàn actionou a c'hraç.

2 *P.* Considerit penaus ar pez a ra Doue en hon andret, a dle disqi deomp ar pez a dleomp da ober hon-unan e qever hon nessa; ha gouscoude hon eus poan oc'h en em suporti an eil eguile; na ellomp qet anduri an distera tra gant

hor breudeur, ne fell qet deomp souffr ur gomz hepqen, beza ez omp impaciant, colerus, venjus, cruel, evit traou pere ne dint netra pe casi netra.

Ne dleomp-ni qet caout aoun ne lavarre-Doue deomp evel d'ar servicher fall-ze : Na dleac'h-hu qet caout truez ouz ho preudeur evel ma em eus-me bet truez ouzoc'h? Ha pebes sujet n'hon eus-ni qet da gaout aoun ne rae Doue deomp ar rebech terrupl-se, goude ma en deus disclêriet Jesus-Christ penaus e qemer evel grêt dezàn e-unan an oll droug a rêr d'an nessa, ha penaus e varno hep misericord ar re a vezo bet criz ha didruez e qever o breudeur!

*Reflexion varnomp hon-unan*

Penaus en em gomportàn-me e qever va nessa? souffr a ràn-me gant paciantet e humor hac e imperfectionou? Me a fell dìn e ve suportet va re ; just eo dìn eta caout ar memes madelez evit ar re-all.

Anduri a ràn-me gant paciantet an offançou a rêr dìn, hac o fardoni a ràn-me a galon? E lavarat a ràn bemdez er *Bater*,

mes ha gant guirionez el lavaràn-me?

Ne doùn-me qet rust e qever ar re a zo dleourien dìn ; n'o foursuàn-me qet gant rigor, ha memes en amzer n'e maint qet e stat da bêa ?

O va Doue ! va zrêti a reot er memes fèçon ma em bezo trêtet va breudeur ; grit dìn eta dre ho craç o suporti gant douçder ha gant paciantet, evel ma em suportit hoc'h-unan, evit ma ellìn caout graç ha misericord dirazoc'h.

---

## Evit an eil Sul var'n-uguent goude ar Pantecost.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

AR Farisianet a gassas tud da gaout hor Zalver, evit e surpren en e gomzou, en ur c'houlen outàn hac én a voa ret pêa an tribut da Cesar. Jesus oc'h anaout o goall intantion, a lavaras dezo : Perac e clasqit-hu va surpren ? Disquezit dìn ar moni a roer evit an tribut. Ar re-mâ o veza presantet dezàn ur pez arc'hant, Jesus a c'houlennas : Imach piou eo a zo merqet amâ? Imach

Cesar eo, emind-y. Neuze e repontas dezo : Rentit eta da Zesar ar pez a zo da Zesar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue. Admira a rejont e respont, hac en em denjont. *S. Vaze*, Ch. 22.

*Meditation var ar pez a dleomp da Zoue, hac ar pez a dleomp d'an nessa.*

Considerit penaus ez oc'h da Zoue, ha qement tra oc'h eus. Doue eo en deus ho crouet, Doue eo ho conserv, ha digantàn eo e teu hoc'h oll madou.

Roet en deus deoc'h ur speret evit e anaout, ur memor evit caout sonch anezàn, ur galon evit e garout, ha nerz evit e servicha. Raporti a dleit eta dezàn hoc'h oll actionou hac an oll affectionou eus ho calon. Ur servicher ne dle labourat nemet evit e vestr. Da biou eo dleet frouez ur vezen, nemet d'an hini en deus-hi plantet ?

Renta a dleit da Zoue actionou a c'hraç evit e oll vadelezou hac e oll donêsonou.

E garout a dleit dreist qement tra zo, ha beza disposet da vervel qent eguet displijout dezàn.

Clasq plijout da Zoue hac accomplissa e volontez, e veuli hac e adori, a dle beza ho studi epad hoc'h oll buez. Ma ne ellit qet beza occupet bepret d'e adori, sonjit da viana, ur poent benac eus an deiz, da veuli ha da exalti e berfectionou infinit, e vrasder, e buissanç, e justiç, e furnez, e vadelez, e visericord.

Desirit ma vezo Doue anavezet, caret, servichet, meulet ha glorifiet gant an oll; ha contribuit da guementse hervez ho callout, da viana dre hoc'h exemplvad ha dre ho pedennou.

2 *P.* Rentit da Cesar ar pez a zo da Cesar; rentit d'ho superioret, qen ecclesiastiq, qen temporel, ar respet, an enor, an oboissanç a dleit dezo.

Trêtit gant pep honestis ar re a zo eus ho renq pe eus ho condition; bezit serviabl ha carantezus en o andret.

Sicourit ha protegit ar re a zo izelloc'h pe disterroc'h eguedoc'h; bezit douç ha paciant e qever an oll: ret eo caout paciantet evit beva erfat gant pep seurt tud.

Roït bepret exempl va d'ho nessa,

pedit evitàn, ha pratiqit an œuvrou a visericord en e andret, hervez ho commodite.

Grit evit Doue an oll vad a reot d'ho nessa, er fêçon-se, en ur renta d'an nessa ar pez a zo dleet dezàn, e rentot er memes amzer da Zoue ar pez a dleit ive dezàn.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Fidel oùn-me da renta da Zoue ar pez a dleàn dezàn? Clasq a ràn-me e pep tra plijout da Zoue hac ober e volontez? Raporti a ràn-me dezàn va oll actionou? Abaoue ma oùn var an douar, peguement a amzer am eus-me roet da Zoue? Peguement a amzer a roàn-me bep devez da Zoue!

Ha sourcius oùn-me da renta d'am nessa ar pez a dleàn dezàn?

E pet occasion n'oùn-me qet manqet da ober vad d'am nessa, d'a renta servich dezàn, d'e sicour, d'e gonsoli, d'e asista en e necessiteou corporel ha spirituel?

Va Doue, c'houi oc'h eus va c'hrouet, roet oc'h eus dìn ar vuez ha qement

mad

mad am eus, ha ne heanit oc'h va c'harga a c'hraçou hac a zonêsonou. Va oll buez ne ve qet re evit ho trugarecât eus ho madelezou ; e implija oll am bije dleet d'hô carout, d'ho meuli ha d'ho servicha. Mes allas! an nebeut a reflexion am eus grêt var an obligationou infinit am eus deoc'h, a zo bet caus eus va nebeut a anaoudeguez-vad hac eus va nebeut a garantez evidoc'h. Pardonit din va neglijanç ha va ingrateri. Me a guemer hirio ar resolution da ober, da viana ur vech an deiz, reflexion var ar graçou general ha particulier am eus recevet diganeoc'h, evit en em excita d'ho carout ha d'ho servicha gant muioc'h a fervor. Hac evel ne allàn qet caout ur güir garantez evidoc'h, va Doue, ma n'em eus ive carantez evit va nessa, en em broposàn, gant ar sicour eus ho craç, da veza carantezussoc'h en e andret ha d'e asista en e ezomou.



EVIT AN DREDE SUL VAR'N-UGUENT GOUDE AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

GOUDE un instruction gaer a reas Salver ar bed d'ar bobl, ur vreg pehini abaoue daouzec vloas a voa clàn gant an divoada, a dostâs outàn a ziadre hac a douchas ous bord e saë, o credi parfet hac o lavarat enni e-unan : Mar touchàn hepqen ous bord e saë, e vezin pareet. Hor Zalver a zistroas outi, hac a lavaras dezi : Va merc'h, ho pet fiziançc, ho feiz e deus ho rentet pare; hac en heur-ze memes e voe yac'h ha dispos. *Sant Vaze*, Chab. 9.

*Meditation var ar fiziançc parfet ha leun a humilite e devoa ar vreg clàn-mâ e Doue, ha var an hini a dleomp ive da guout ennàn.*

Considerit penaus ar vreg affliget-mâ rentet pare gant Jesus-Christ en ur fêçon qer miraculus, a zo evidomp un exempl caer eus ar fiziançc gant pehini e tleomp tostât ouz Doue, evit beza

sicouret en hor poaniou hac en hon oll necessiteou.

He humilite a ra dezi en em zerc'hel adre Salver ar bed, oc'h en em estimout indign d'en em bresanti dirac e zaoulagad; hac ar fizianç e deus en e vadelez hac en e buissanç, a ra dezi credi parfet e recevo ar yec'het, mar gall touch hepqen ouz bord e saë.

Ar vreg paour-mâ en em gav indign d'en em bresanti dirac Jesus-Christ, ha dre he humilite ec'h oblich Jesus-Christ da dreï outi. He guervel a ra va merc'h, rêi a ra dezi an hano pehini a verq guella e vadelez eviti; he assuri a ra he rentje pare, hac en effet e rentas dezi ar yec'het er moment-se.

Peguement a brofit a gav en ur dostât ouzoc'h nep a enev erfad e baourentez hac ho puissanç, e indignite hac ho misericord! Eürus an hini a laca e oll fizianç ennoc'h, pa dosta ouz an trôn eus ho craç evit goulen sicour en e ezomou, consolation en e boaniou, pardon ha remission eus e bec'hejou! Eürus an hini en em abandon d'ho providanç, ha pehini en em repos var

ho madelez! Netra ne d'eo capabl d'e droubli, abalamour ma cav ennoc'h ur protectour oll-galloudec. Netra n'er chagrin, abalamour ne zesir nemet ar pez a fell deoc'h. Pep tra a erru hervez e volontez, abalamour ma zeo contant a guement a erru gantàn. Chom a ra en peoc'h epad an tourmant hac e creis ar persecutionou, abalamour ma oar ez oc'h e dad, e bastor, e brotectour, e refuch hac e nerz.

Biscoas, va Doue, n'oc'h eus abandonet, na birviqen ne abandonot ar re en em abandon evelse etre ho taouarn: qemer a rit ur sourci special eus anezo, exauci a rit o fedennou, en em interessi a rit en o oll afferiou, scuilla a rit ho penediction var o oll labouriou, pourvei a rit d'o oll necessiteou.

*Reflexion varnoc'h hoc'h-unan.*

Examinit ho calon, ha guelit ha c'houi oc'h eus ur fizianç dign eus a vadelez an Autrou-Doue.

Ha beza oc'h eus-hu an oll fizianç a dleit da gaout en e brovidanç divin?

E gonsideri a rit-hu evel ho Tad

hac ar guella cus an oll dadou ?

Ha recours oc'h eus-hu dezàn en hoc'h ezomou, qen spirituel qen temporel, gant fiziançur c'hrouadur ?

Pa oc'h eus recours da Zoue, e ober a rit-hu gant santimanchou a humilite, oc'h anaout ho miser, ho paourentez, hoc'h indignite; oc'h anaout ne veritit graç na faveur ebet, mes o lacat ho fiziançen e visericord hepqen hac e meritou Jesus-Christ ?

O va Doue ! en em blijout a rit oc'h hon asista en hon oll ezomou, pa en em adressomp deoc'h gant ur guir fizianç; commandi a rit deomp esperout ennoc'h, hon alia a rit da laçat ennoc'h hon oll fizianç dre ar c'homzou douç ha consolantmâ : *Deut oll davidòn-me, c'houi pere a zo poaniet hac affliget; ha me ho soulajo.* O peguer bras eo ho madelez ! mes allas ! n'em eus qet he anavezet mad bete vrêmâ ; ha cetu ar pez a zo caus eus an nebeut a fizianç am eus bet ennoc'h. Va Doue, pardonit din va faut, hac inspirit din santimanchou dign eus ho madelez infinit, evit ma em bezo hivisiqen recours deoc'h gant ur fizianç parfet em

oll poaniou hac em oll necessiteou : peguen agreabl ve neuze deoc'h va feden, ha peguement a c'hraçou na recefen-me qet !

## AVIS.

*Pa vez ouspen pêvar Sul var'n-uguent goude ar Pantecost, e qemerrot evit o feurgarga ar Meditationou goude ar Rouane, pere ne dint qet bet grêt er mare-ze.*

*Mar deus pemp Sul var'n-uguent e qemerrot an Aviel hac ar Veditation eus ar c'huec'hvet Sul goude ar Rouane.*

*Mar deus c'huec'h Sul var'n-uguent, e reot ar Meditationou eus ar pempvet hac eus ar c'huec'hvet goude ar Rouane.*

*Mar deus seiz var'n-uguent, e qemerrot ar bêvare, ar bempvet hac ar c'huec'hvet goude ar Rouane.*

*Mar deus erfin eiz var'n-uguent, ret eo commanç dre an drede Sul goude ar Rouane, ha continui betec ar c'huec'hvet; ha ne reot ar Veditation a zo amâ varlerc'h, nemet d'ar Sul diveza goude ar Pantecost hac an tosta d'an Azvent.*

*An Ilis a observ ar memes tra en Oferen hac en Ofiç divin.*

EVIT AR SUL DIVEZA GOUDE AR PANTECOST.

*Abrege eus an Aviel hirio.*

SALVER ar béd, goude beza instruet e Zisqibien var meur a dra, a achuas e instruction dre ar c'homzou-mâ : An Eê hac an douar a dremeno, mes va c'homzou-me ne dremenint qet. *S. V.* C. 24.

*Meditation* var ar virionez vras-mâ : *An Eê hac an douar a dremeno, mes va c'homzou-me ne dremenint qet.*

Doue ne cheinch qet, nac e gomzou ne cheinchont qet qen nebeut. E gomzou a zo guirioneou eternel hac a subsisto bepret.

Considerit eta penaus qement tra a zo comprenet en Aviel, qement tra en deus lavaret Jesus-Christ, hac a zeu ar Bredicatoret da zisclêrya eus e berz er gador a virionez, a zo hac a vezo guir bepret. An Eê hac an douar a dremeno qent eguet na ve cheinchet ul lizeren pe ur poent hepqen eus al Lezen.

Sonjit pe na zonjit qet, credit pe ne gredit qet, ne d'eo ha ne vezo qet ne-

beutoc'h guir penaus n'emaoc'h er bedmâ nemet evit labourat evit an affer eus ho silvidiguez, ha penaus n'hoc'h eus, evit lavaret mad, nemet an affer-ze hepqen. Sonjit ar pez a guerot, beza e zeo hac e vezo bepret guir penaus an hent pehini a gundu d'an Eê, a zo henq ha stris; guir e vezo bepret e renqer douguen e groas bemdez, ha resista continuelamant ous e voal inclinationou; guir e vezo bepret penaus an Aviel hepqen a dle beza ar reglen eus hor buez, ha penaus en em gollomp, ma heuillomp ar reglennou faus eus ar bed.

Erfin, guir e vezo bepret penaus evit beza salvet, eo necesser pratica an œuvrou-mad hervez hor gallout, ez eo ret en em acquita eus hon oll obligationou e qever Doue hac hon nessa; ha penaus mar mancomp en ur poent hepqen, en em gollimp maleürusamant epad un eternite.

### *Reflexion varnomp hon-unan.*

Hervez an Aviel e vezin barnet un deiz. Ha qemeret am eus-me bete vrêmâ an Aviel evit reglen eus va buez?

Pe seurt profit, pe seurt frouez am eus-me tennet eus a guement a Sermoniou hac a Instructionou santel am eus clêvet ?

Gant pe seurt dispositionou a speret hac a galon e selaouàn-me comzou Doue ? Ober a ràn-me reflexion varnezo ? O lacât a ràn-me doun em c'halon evit o fratica ?

O va Doue ! ho comzou a zo comzou a vuez. C'houi a zo ar virionez, an hent hac ar vuez ; rac-se resolvet oun, gant ar sicour eus ho craç, da selaou gant docilite ho comzou divin, ha da guerzet gant courach dre an hent oc'h eus disqet deomp ; ha dre ar voyen-ze ec'h esperàn ec'h arruìn en termen eürus, pehini eo ar vuez eternel.

*FIN AN ABREGE EUS AN AVIEL.*



# INSTRUCTION

*Var ar profit bras a ellomp da denna eus ar Veditation.*

UR virionez incontestapl eo penaus ne doump qet capabl, hep ar sicour eus a c'hraç an Autrou-Doue, da ober an distera mad evit hor silvidiguez, nonpas memes da gaout ur sonch vad ac'hanomp hon-unan; ne allomp qet c'hoas sortial eus ar stat deplorabl a bec'het, na trec'hi hon inclination direglet, nemet dre ar sicour eus e c'hraç.

Var an necessite-ze hon eus a c'hraç Doue e pep occasion, eo fontet an necessite eus an Orêson, pehini eo ar voyen en deus Jesus-Christ etablisset e-unan evit e obteni. Dre-ze ivez an Ilis a bropos d'e bugale an Orêson evel ur voyen puissant da lacat da zisqen en o c'halonou ha da gonservi enno ar c'hraç divin-ze, pehini a zo buez o ene.

An Tadou Santel eus an Ilis o deus recommandet dreist pep tra an Orêson mental, da lavaret eo, an Orêson a galon, pe ar Veditation, pehini a hanvont alc'huez an Eê, ar mân pehini a ranferm an douçder eus an oll vertuziou, ar sourcen eus an oll graçou hac eus an oll madou eus ar vuez spirituel : hi-

niennou memes eus an Tadou Santel-ze o deus avancet penaus ne gomprenent qet e voa possubl cundui ur vuez christen hep an Orêson mental. Mes petra benac a ve, consideret o deus oll an Orêson mental evel an agreapla da Zoue hac ar profitapla evit an eneou, evel ar voyen an æzza, ar berra hac an assura evit ober e silvidiguez, evel ar propra da inspira deomp an horrol eus ar pec'het, da ober deomp estimout ha carout ar vertus, ha d'hor c'hreât e servich Doue.

Dre an Orêson e teu an den d'en em antreteni calon-ouz-calon gant e Zoue. Pebes enor ha pebes avantach! En Orêson eo e communiq Doue d'an den e c'hraçou gant abondanç, o sclêrât e speret, oc'h anflammi e galon, hac o carga e ene eus a un douçder pehini a dremen infinimant an oll joa eus ar bed. Avantajou qer bras ha qer caër na dleont-ii qet hon excita da ur pratiq qer mad ha qer santel?

Mes marteze e leverrot-hu : ne ouzòn qet ober Orêson, ha n'em eus qet amzer d'e ober. Da guementse e respontin : da guenta, mar lavarit n'oc'h eus qet an amzer, dre'n abec ma oc'h eus calz a labour ( supposet memes e vec'h o servicha ), na ellit-hu qet da viana ober Oreson da Sul ha da Vouel? Ne gavit-hu qet d'an deiziou pemdez memes, peguement benac a labour ho pe, an amzer evit ho repasiou reglet? N'oufac'h-hu qet ive, en ur regli mad hoc'h amzér, caout un anter-heur pe ur c'hard-heur evit reï d'hoc'h ene ar va-

gadurez spirituel a behini he deus qement a ezom? Mes supposet e ve guir n'o pe qet amzer avichou : grit neuse'ta hoc'h Orêson en ur vont d'ho tevez, pe en ur ober memes ho labour, nemet na glêfot qet calz a drous en dro deoc'h. Mar d'oc'h custum da lavarat calz a bedennou vocal, ec'h allot, mar qirit, diminui darn anezo evit caout ar spaç da ober Orêson mental, pehini a dra sur a vezo agreaploc'h da Zoue, hac a behini e tennot avantachou brassoc'h evit avanç hac assuri ho silvidiguez.

Mar lavarit ne ouzoc'h qet ober Orêson, evit e zisqi n'oc'h eus nemet lenn an nao Chabist qenta eus an eil Qevren eus al Levr *Introduction d'ar Vuez Devot*, e pelec'h e qefot qement a zo necesser evit ober ervad Orêson. Hac e cas n'ho pe qet al levr-ze, e qefot amâ varlerc'h e bêr gomzou ur Method a Orêson, a behini e vezo essoc'h deoc'h derc'hel sonch.

## METHOD A ORÊSON,

### *Da lavaret eo, ur Reglen, ur voyen az ha facil evit ober orêson.*

DA guenta, evit commanç hoc'h Orêson, en em laqit e presanç an Autrou-Doue, da lavaret eo, sonjit penaus Doue ho cuel hac ho clêo, hac e zeo disposet da accordi deoc'h ar

ar pez a c'houlennot digantàn : adorit e Vajeste Souveren gant an oll respet a behini oc'h capabl : en em anavezit indign d'en em bresanti dirac un Doue qer bras hac qer santel : goulennit digantàn pardon eus ho pec'hejou tremenet, evit ma viot guelloc'h disposet da receo e c'hraçou hac e faveuriou. Goude beza en em laqet e presanç Doue er fêçon-mâ pe en ur fêçon benac all, goulennit digantàn gant fiziançar sclêrigen hac ar c'hraç da ober un Orêson vad : pedit ar Speret-Santel da sclêrât ho speret, da doma ha da anflammi ho calon.

*Er bagen 263 amâ varlerc'h e qefot qementse merqet oll, en hevelep fêçon n'ho pezo nemet lenn.*

D'an eil, considerit an traou importanta ho pezo lennet pe clêvet lenn, hac ar pez a ellot guell da imita ha da bratica. Grit reflexionou serius, guella ma ellot, var ar virionez pe ar sujet hoc'h eus da vedita : considerit ar mad a zo proposet deoc'h evit e imita, pe an drouc a broposer deoc'h evit e evita : sonjit a barfetet peguen avantajus eo ober ar mad-ze, ha peguen dommajus eo ober an drouc-ze : examinit ha c'houi a zo bet a ziaguent fidel da ober ar pez a dleac'h var guementse, pe c'houi hoc'h eus manqet er poent-se. Mâ n'ho pe qet manqet, trugarecaït Doue pehini en deus roet ar c'hraçse deoc'h, ha qemerit ar resolution d'e bratica en ur fêçon c'hoas parfetoc'h en amzer da zont. Mar oc'h eus manqet da ober ar pez a dleyac'h,

goulennit gant an oll humilite possubl, pardon digant Doue; grit ur resolution ferm da veza fideloc'h en amzer da zont; guelit pere eo an occasionou o deus ho laqêt da goueza en direglamant-se, hac en em resolvit da bellât diouto a grenn.

Abars achui hoc'h Orêson, trugarecaït an Autrou-Doue eus ar graçou en deus accordet deoc'h enni, eus ar sclêrigen en deus roet deoc'h, eus ar santimanchou mad en deus inspiret deoc'h, eus an affectionou ha mouvamanchou santel en deus excitet en ho calon. Erfin, goulennit digantàn ar gourach hac an nerz da bratica gant fidelite ar resolution ho pezo qemeret: goulennit ar c'hraç-se dre meritou Jesus-Christ, dre intercession an Itron Varia, hoc'h Æl mad hac ar Zent da bere hoc'h eus muyoc'h a zevotion.

*Er bagen* 266 *amâ varlerc'h e qefot ive qementse scrivet pen-da-ben.*

Goude hoc'h Orêson, evit conservi ar speret a zevotion, sonjit alies en deiz-se er pez en deus ho touchet ar muya, hac o pezo cavet ar propa evit hoc'h avançamant spirituel. Ar poent-mâ a zo hanvet ar *Boqet spirituel*, hac a zo expliqet en hiroc'h comzou ha sclêroc'h e lêvr an Introduction d'ar Vuez devot, er bagen 95.

Mar en em roït evelen a galon vad da ober Meditation, ec'h esperàn eus a viscricord an Autrou-Doue e communico deoc'h un donêson

a Orêson pehini ho sicouro meurbet da gundui ur vuez devot ha fervant, hac e qefot calz a gonsolation en Exerciç santel-mâ.



# INDULJANÇOU

## *Da berbetuite pe da viqen e faveur an Orêson Mental.*

BENEAT, Pab, pêvarzecvet eus a hano, d'hor breudeur Venerabl Esqeb ha Preladet, Salut ha Benediction Apostolic.

Evel ne zeus qet, evit an dud pere o deus ar maleur da veza privet eus an antretien familier hac eus ar gommunication intim gant Doue, a voyen a guement a vez profitabloc'h dezo ha necesseroc'h evit receo e sclêrigen hac e inspirationou, evit en em gorren betec ennàn dre desiriou devot ha fervant, evit en em unissa gantàn dre affectionou santel, evit operi o zilvidiguez, eguet an Orêson, pehini a zo evel ur sqeul misterius dre behini an ene en em gorren eus an douar betec an Eê, pehini a zo un enclasq eus an traou celestiel, un desir eus ar madou invisibl, un union gant ar Speret-Santel, hac ur gonversation gant Doue, evel a hent all e tleomp caout aoun rac ar maleur a behini e parlant ar Profet : *An douar oll a zo en un desolation horrubl, abalamour ne antre den ennàn e-unan dre reflexionou serius* : ez eo important bras avertissa an oll dud

fidel eus ar gourc'hemen pehini hon oblich da bedi bepret, evit, en ur bresanti hep ehana da Zoue hor pedennou hac Orêsonou unisset gant hon actionou a c'hraç, ma plijo gantàn sellet a druez ouzomp hac ober deomp santout an effejou douç eus e vadelez hac eus e visericord. Dre zè ive ar Pabet diarauzomp, diriget gant ar Speret-Santel, ò deus digoret tenzor an Ilis, evit inspira creoc'h d'ar gristenien fidel ar pratic continuel eus ar beden, hac evit qementse o deus accordet meur a Induljançou.

Excitet hon-unan dre an exemplou meulabl eus hor predecessoret, ec'h accordomp an Induljançou merqet amàn varlerc'h, e faveur ar re en em applico d'an exerciç eus an Orêson Mental, pe Meditation, evel ma zeomp d'e disclêria.

Da guenta, ec'h accordomp Induljançou a zeis vloas d'ar re a zisco en Ilisou pe e lec'h-all, e public pe e particulier, ar fêçon da bedi pe da vedita; e pe fêçon benac e ve, d'ar re n'er gouzont qet, evel d'ar re a azisto en Instructionou devot-ze, qellies guech ma recevint ar Gommunion santel gant ur speret a vouir binigen, ha ma observint ar gonditionou hon eus lavaret, da ouzout eo, *disqi d'ar re ne ouzont qet ar fêçon da vedita, pe asista en Instructionou-ze.*

Ouspen ec'h accordomp Induljançou Plenier ur vech bep mis d'ar re a raï assidu an Instructionou-ze, ha d'ar re a asisto enno, pere gant ur speret a binigen a recevo ar Gommunion

santel hac a offro da Zoue pedennou servant evit an union etre ar Brincet Christen, evit extirpation an heresiou, evit exaltation an Ilis santel hor Mam. An Induljanç-mâ a allo beza gonezet d'ar choas ha d'ar gommodite eus a bep-unan hac a allo beza appliqet d'an eneou fidel decedet.

Accordi a reomp c'hoas ur vech bep mis Induljanç Plenier d'ar re pere epad ur mis a raï bemdez un hanter-heur, pe d'an nebeuta, ur c'hard-heur a Orêson mental, pere e guirionez penitant, ha goude beza côvessêt o fec'hejou, a recevo ar Sacramant adorabl, hac a offro da Zoue pedennou servant evit an union etre ar Brincet Christen, evit extirpation an heresiou, evit exaltation hor Mam Santel an Ilis. Applica a ellint ivez an Induljanç-mâ d'an eneou eus ar Purgator, etc.

Roet e Rom, e Santes Mari-Majeur, ar c'huezecvet a vis Qerzu 1746, ar c'huec'hvet bloaves eus hor Pontificat.

*Sinet*, CAJETAN AIMÉ.

Ar Bull-mâ a zo bet publiet en Escopti-mâ er bloaz 1748.

*An oll a ell gonit an Induljançou-mâ, pere a zo eus ar re gaëra ha profitapla a zo bet biscoas accordet, hac a ouffet biqen da accordi; rac n'eo qet qen dies ober orêson evel ma sonch da galz a dud, ec'his a velot en Instruction amàn varlerc'h, pehini ho pedàn c'hoas da lenn.*



## INTRUCTION DIVEZA,

*E pehini e cavo pep-unan ur voyen æzsoc'h c'hoas ha berroc'h evit ober Orêson, hac a ell servichout ispicial d'ar re ne ouzont qet lenn.*

MA n'en em gavit qet instruet sufisamant dre ar Method a Orêson a zo amàn diarauc, ha dre ar pez a zo merqet e levr an Introduction d'ar Vuez Devot, na zonjit qet e ve un dra impossubl deoc'h ober Orêson, ha na gollit qet courach. Ne c'houlennàn digueneoc'h nemet un nebeut a volontez vad, ha ma heuliot an avis a roàn amàn deoc'h; mar er grit, e viot gant graç Doue capabl da ober orêson, ha d'e ober ervad.

Da guenta, mar gouzoc'h lenn, n'o c'heus nemet lenn poset ar Veditation evel ma zeo merqet el levr, oc'h en em arrêti var ar pez a raï ar muya a impression var ho calon, hac excita en hoc'h ene ar memes santimanchou devot a remercot.

Ma na ouzoc'h qet lenn, ec'h alfac'h marteze sonjal n'o pe qet aüoalc'h a speret hac a sqiant evit ober Orêson. Var guementse e lavarin deoc'h penaus en em blich an Autrou-Doue oc'h en em antreteni gant an eneou simpl hac humbl, ha penaus calz a simplicite a zo un

disposition guelloc'h evit ober Orêson, eguet n'en deo calz a sqiant.

Mes lavaret a alfec'h c'hoas penaus na ellit nemeur a vech clêvet ul lectur devot evit ober ar sujet pe ar matier eus ho Meditation. Evit respont d'an difficulte-ze, hac evit miret n'o pezo muy digarez ebet, e lavarin deoc'h penaus commançamant an Orêson a zo bepret ar memes, da lavaret eo, e commancer peb Orêson dre en em lacât e presanç Doue, ha dre c'houlen digantàn ar sclêrigen hac ar c'hraç da ober un Orêson vad.

Ar fin eus an Orêson a zo ive bepret ar memes, da lavaret eo, en ur achui peb Orêson, e ranqer trugarecât Doue deus ar santimanchou mad en deus roet deomp enni, ha goulen digantàn an nerz hac ar gourach da bratica ar resolution hon eus qemeret. Ne vezo qet dies deoc'h derc'hel sonch a guementse.

Ne vanq deoc'h muy eta nemet gouzout var betra ec'h allot medita, hac e pe fêçon e rencot medita var ar sujet ho pezo choaset. An dra-ze n'en deo qet c'hoas dies; rac da guenta, medita a ellit var Bassion hor Zalver. Pa gonsiderot qement en deus souffret Jesus-Christ evit ho prena : o contempli neuze an exces eus e garantez evidoc'h, ha c'houi a ve ingrat aoüalc'h evit refus dezàn ho carantez? Excitit eta neuze en hoc'h ene ur garantez vras evit Jesus-Christ, ha guelit petra a reot evit renta dezàn carantez evit carantez : ne faut qet davantach evit ober un Orêson excellant. E meur a fêçon ec'h aller

medita var Passion hor Zalver ; hac ar pez am eus lâqet amàn n'en deo nemet evit servichout da sqüêr ha da batron.

D'an eil, medita a ellit var ar Finvezou diveza, ar Maro, ar Varn, ar Barados hac an Ifern.

Pep-hini eus a C'hourc'hemennou Doue ha re an Ilis a fournisso deoc'h ur sujet bras a veditation. Evel ar fin a dleer en em broposi en Orêsôn, eo reformi e vuez, ar guella Orêson eo an hini a ro deomp muyoc'h a horrol eus hor pec'hejou, ha muyoc'h a c'hoant d'o c'horrija ; evelse e rêr ur Veditation vad, pa en em exanniner mad. Oc'h en em arrêti eta var unan eus a C'hourc'hemennou Doué e particulier, considerit petrâ a ordren ha petra a zifen : qementse oc'h eus clêvet, hac a ellit c'hoas da glêvet er C'hatekis : considerit penaus eo ordrenet qementse deoc'h gant Doue, da behini e tleit oboissanç : considerit peguen just eo ar Gourc'hemen-ze, peguen avantajus eo, peguen æz da viret, ha peguen rêsonabl. Goude-ze examinit ha c'houi er mir, pe n'er mirit qet : hac o velet ar fautou oc'h eus grêt, excitit en hoc'h ene ur guir gueuz ha glac'har evit an amzer dremenet, ha qemerit ur resolution gre d'e viret guell evit an amzer da zont.

Ober a ellot ive ho Meditation var peb-unan eus ar seiz Pec'het capital, o consideri ar valiç hac ar grevusdet eus ar pec'het-ze ; o consideri peguement e tisplich da Zoue ha peguen domajus ê deoc'h ; oc'h en em examina goude-ze evel hoc'h eus guelet amâ var Gourc'hemennou

Doue. Grit gouscoude aliessoc'h ho Meditation var an hini da behini e santit hoc'h eus muyoc'h a inclination.

Qemer a ellit c'hoas evit sujet a Orêson unan benac eus ar vertuziou, qen Theologal, qen Cardinal ha Moral. Sonjit e petra e consist ar vertus-ze, hervez ma en disq c'hoas ar C'hatekis : considerit pe seurt rêson hoc'h oblich da labourat evit e acquisita : considerit peguen agreabl eo da Zoue, peguen avantajus ê deoc'h : guelit pe seurt fautou hoc'h eus grêt a enep ar vertus-ze. Goulennit digant Doue pardon eus hoc'h infidelite, eus ho lachete, eus al lezireguez hoc'h eus bet, ha sonjit a be seurt moyen en em zervichot evit pratica guell ar vertus-ze.

Pep-hini eus ar seiz goulen a rit da Zoue en Orêson Dominical pe er *Pater*, a fournisso deoc'h c'hoas ur sujet caër a veditation.

Pa reot hoc'h Orêson var an drede goulen, *Ho polontez bezet grët en Douar evel en Eê*, grit evel ma reas hor Zalver er Jardin Olivet. Lavaret a eure meur a vech d'e Dad Eternel ar c'homzou-màn : *Va Zad, ra vezo grët ho polontez, ha nonpas va hini.* Ne ouffac'h qet ober guelloc'h na caëroc'h Orêson eguet an hini en deus grêt Jesus-Christ. Sonjit eta e qement tra oc'h afflich hac a ra poan deoc'h, hac en em soumetit gant ur resination barfet da volonte Doue. Mar hoc'h eus ur boan speret benac, mar hoc'h eus nec'h pe un truhuil benac, lavarit en despet d'an oll repugnanç a

zantit : Va Zalver, cetu ur c'halir c'huero da eva : me ho ped, mar d'e possubl, d'er pellât diouzòn, gouscoude ho polontez ra vezo grêt, ha nonpas va hini-me. Mar leverer droug ac'hanoc'h injustamant, mar d'oc'h disprijet, mar d'oc'h persecutet, lavarit : Va Doue, cetu ur c'halir a gonfusion hac a vez a zo presantet dìn ; me ho suppli, mar deus moyen, d'er pellât diouzòn ; gouscoude ho polontez bezet grêt ha nonpas va hini. Mar d'oc'h clàn, mar d'oc'h paour, lavarit : Va Zad ha va Doue, cetu ur c'halir anqennius ha tenn evidòn ; me ho ped, mar d'eo possubl, d'er pellât diouzòn ; gouscoude ho polontez ra vezo grêt, ha nonpas va hini. Peguer caer eo an Orêson-mâ ! Peguer consolant ha peguen æz da ober !

## AVIS.

Ma noc'h eus qet comprenet sclêr aoüalc'h ar Method a Orêson pe ar reglen d'e ober, lennit-hi c'hoas diou pe deir guech, hac e comprenot bepret guelloc'h ; hac o pet ar garantez d'e lenn ive d'ar re n'o deus qet ar memes avantach eveldoc'h da allout e ober o-unan.

## EIL AVIS.

Evel adversour hor silvidiguez a glasq bepret hon distrêi dious ar mad, ne vanco qet da glasq ho tistrêi dious an exerçiç eus an Orêson, hac e raï deoc'h caout meur a zigarez evit he dilezel, dre ma anavez an avantajou bras a brocurfe deoc'h. Mes na sclaouit qet

an ali hac an dromplerez-se eus an drouc-speret; ha mar ra e bossupl evit ho coll, grit eus ho costez ho possubl evit en em saveteï, oc'h en em servicha eus ur voyen qer mad ha qer puissant evit assuri ho silvidiguez, evel ma zeo ar Veditation. Pebes graçou na dennot-hu qet varnoc'h epad ho puez dre an exerciç santel-ze, ha pebes consolation na guefot-hu qet en heur eus ho maro! En heur diveza-ze e carfac'h beza bet grêt bemdez Orêzon : commancit eta eus a vrêmâ.

*Ne gafot qet amâ a Veditationou evit Goueliou Nedelec, Gouel ar Rouane, Goueliou an Itron-Varia, etc. Caout a reot e levr Buez ar Zent, reflexionou evit an deiziou-ze pere a zervicho deoc'h da sujet a Orêzon.*

## PREPARATION

### *Evit an Orêson pehini a dleer da ober e commançamant peb Orêson.*

N'e d'eo qet gouscoude necesser prononç ar c'homzou; mar qirit, ec'h allot en em gontanti d'o lavarat interieuramant a galon.

*Ar merq-mâ * pe ar Steredcn pehini a gafot amâ, a sinifi penaus e tleit en em arrêti eno un tamic, spaç ur* Bater *pe var an dro, evit imprima dounnoc'h a ze en hoc'h ene ar virionez-ze, pe evit excita muy-oc'h-muy ar santimanchou mad-ze en ho calon.*

*Pa gafot diou Stereden ***, *en em arrêtit un draïc benac muioc'h. Gouscoude heullit qent e qementse ho tevotion hac ar mouvamant eus ar c'hraç.*

VA Doue, me a gred parfet emaoùn amâ en ho presanç, hac e velit betec ar santimanchou secreta eus va ene. *

Me hoc'h ador a greis va c'halon; hoc'h anaout a ràn evit va Autroh souveren a behini e tepandàn e pep tra, evit an amzer hac evit an eternite.

Me a offr deoc'h, evit suplei d'am faourentez, an oll adorationou a rent deoc'h an Ælez hac ar Zent en Eê, hac an Eneou santel var an douar.

Piou oùn-me evit en em bresanti dirazoc'h, va Doue, hac evit parlant ouzoc'h! C'houi a zo ar santelez memes, ha me ne doùn nemet ur pec'her.

Sellit a drucz ouzìn, va Doue, c'houi pehini noc'h eus biscoas rebutet ur galon contristet hac humiliet.

Purifiit va ene diouz qement a alfe displijout d'ho Majeste, evit ma vezo guelloc'h disposet da recço ho craçou. **

Va Doue, disposit va speret ha va c'halon evit anaout ar pez a c'houlennit diganén: Va disqit da ober ervad an Orêson-mâ, evit ho cloar hac evit silvidiguez va ene : disqit dìn ar pez a dleàn da c'houlen diganeoc'h, hac ar fêçon d'e c'houlen. *

Anaout

Anaout a ràn ne veritàn netra, hac ez oùn indign eus ho faveuriou.

E meritou Jesus-Christ va Zalver e lacàn va oll fizianç, hac en ho madelez infinit, va Doue.

Guerc'hes Vari, va Æl-mad, va Fatron, pliget ganeoc'h intercedi evidòn. * *

*Goude beza grêt evelse ho preparation, e lennot ar sujet pe ar matier eus ho meditation, hac e heuliot ar pez a zo merqet amâ diaroc er Method a Orêson, er bagen 252.*

## CONCLUSION

### Eus an Orêson a dleer da ober e fin peb Orêson.

*Mar qirit e prononçot ar c'homzou, ha mar qirit o lavarot a galon hepqen. Ar fêçon diveza-mâ a ve, a gredàn, ar guella.*

ME ho trugareca, va Doue, a greiz va c'halon, eus ar sclêrigen, eus an inspirationou santel, eus ar santimanchou mad, eus an oll graçou a zo pliget ganeoc'h rêi dìn en Orêson-mâ. *

Me en em offr deoc'h antieramant-oll, ô va Doue, evit ho servicha gant fidelite, gant guir garantez. *

Me a offr deoc'h specialamant ar resolutionou mad pere am eus qemeret en Orêson-mâ, ha pere hoc'h eus inspiret dìn : roït dezo ho penediction, ha grit ma vezìn fidel d'o fratica. *

Anaout a ràn va sempladurez, va inconstanç ha ma fragilite.

Roït dìn eta, va Doue, dre ho madelez, dre ho misericord, an nerz hac ar gourach da bratica ar pez hoc'h eus inspiret dìn hoc'h-unan.

Ar c'hraç-se a c'houlennàn dre meritou Jesus-Christ, va Zalver.

Guerc'hes Vari, va Æl-mad, va Fatron, ha c'houi oll, Sent ha Santezet, plijet ganeoc'h intercedi evidòn. * *

*Amâ e reot ho poqet spirituel, evel ma zeo expliqet diaraoc er Method a Orêson, er bagen 252.*

*Erfin e lavarot ür* Bater *hac un* Ave Maria *gant an oll ferveur a vezo possubl deoc'h, evit pedi an Autrou-Doue d'ho creât en ho resolution vad, hac evit lacât hoc'h Orêson dindan protection an Itron Varia.*



## MEDITATIONOU.

Pere a ellit da ober e peb amzer eus ar bloas, ha pere ne ouffac'h qet ober re alies.

*Pelec'h e voan-me cant vloas zo? Da biou oun-me dleour eus va buez hac eus a guement mad am eus?*

NE doùn qet bet atau er bed : bremâ cant vloas zo ne oàn qet ennàn. Ne zeus nemet

uguent vloas, trêgont vloas, muyoc'h pe nebeutoc'h, ma edòn var an douar?

Pelec'h e oàn-me abars an amzer-ze! Beza e zoan en neant: ne voan netra, n'em boa netra, ne voan capabl a netra. Mar doùn bremâ un dra benac, mar em eus madou, mar em eus galloud, nerz, speret, sqiant, qementse oll a zo deut a netra, qementse tout a zo fontet var an neant. Doue eo en deus va c'hrouet, ha digantàn eo em eus recevet qement avantach am eus, hep em be o meritet.

2 *P*. Pebes sujet n'a meus-me qet d'en em humilia? Ha mar em dispriser, a betra ec'h allàn-me en em glêm? Aoüalc'h eo evit discar vanite un den superb hac orgouillus, pa eller lavaret dezàn ez eo deut a netra, penaus ne zeus qet pell ne oa netra, ha n'en devoa netra. Lavarat a dleàn qement-àll dìn va-unan, pa en em santìn tentet a vanite: piou out, te; petra out, te? Deut oud a netra. Ha sonjet mad am eus-me biscoas e qementse?

En em gonsideri a rìn eta bepret evel ur paour pehini n'en deus netra nemet dre alusen; hac e lavarìn gant ur sàntimant a humilite: petra a zo ennòn-me a guement n'am eus qet recevet; ha mar em eus e recevet, perac en em c'hlorifiàn-me?

3 *P*. Mes pebes anaoudeguez-vad na dleàn-me qet da gaout, pebes graçou ne dleàn-me qet renta da Zoue! Pebes carantez ne dleàn-me qet caout evitàn! N'oùn-me qet oblijet da garout an hini en deus roet dìn qement mad am

eus, hac er c'honserv dìn da bep moment? Ne dleàn-me qet e drugarecât bemdez hac alies bemdez? Na dleàn-me qet sonjal ne doùn netra hep-dàn, hac en em soumeti dezàn e pep tra? Va Autrou souveren eo, digant pehini e teu dìn qement avantach am eus em c'horf hac em ene. Ne dleàn qet eta en em servichout eus anezo nemet hervez e intantion hac hervez e urz, pe autramant ez oùn un ingrat, un disleal hac ur revoltet. Meritout a ràn e tenfe diganén an oll madou en deus roet dìn, hac ar vuez memes, pa abusàn eus anezo hac o implijàn a enep e volontez.

Allas! bevet em eus evel ul libertin, bevet em eus bemdez evel pa n'em bije dleet netra da Zoue. Ne doùn qet en em laqet e poan da ouzout ar pez a zesire-én diganén, qen nebeut a ma ne vije qet bet Meſtr varnòn.

Ah! va ene, consider petra oud bet, evit en em humilia, hac ar pez ma oud bremàn dre vadelez an Autrou-Doue, evit e garout hac e servicha evel da Grouer, da Dad ha da Autrou souveren, da behini e tlees pep tra, hac eus-a behini e tepantes e pep tra.



## MEDITATION.

### *Ha beza è vezìn-me bepret er bed-mà? Pe seurt ſin am bezo-me?*

VA buez a dremen insansiblamant : eus an nombr a vloaveziou am boa da veva, un

darn vras a zo dija tremenet, ar rest a dremeno er memes fêçon. A-benn nebeut amzer ne vezìn muy var an douar : va zud coz a zo passeet oll, passeal a rìn eveldo, ha ne chomo ganén netra eus a blijadurezou nac a vadou ar bed, qen nebeut ma zo chomet ganto.

Perac eta en em arrêtàn-me qement d'en em avanç er bed, da ober va fortun, da glasq plijadurezou, da zestum madou pere am c'huitayo hac a rànqìn da guitât?

Da betra e servicho dìn qement a sourciou vên a guemeràn, ha qement a sonjesonou a ruillàn em speret? Qementse-oll a zisparisso evel ur vogueden, evel ur sqeud.

2 *P*. Petra vezo grêt ac'hanòn pa varvìn? Va c'horf a vezo taulet en douar da vreïna : va ene a vezo presantet dirac Doue evit renta cont eus ar pez e devezo grêt er bed-mâ, hac evit receo e setanç diveża evit ar Barados pe an Ifern.

Pebes follentez cherissa ha caret qement ur c'horf pehini a dle beza magadurez ar prênvet, pehini a vezo souden goude ar maro ur c'haign fleriüs, hac a raï euz hac horrol d'am brassa mignonet! Mes peguen disqiant oùn-me o chom hep sonjal er gont rigorius a dleàn da renta d'ar Barner souveren !

3 *P*. Mar doùn cavet dign eus ar Barados, e vezo evit james. Ah ! pebes eur-vad ! Mar doùn condaonet d'an Ifern, e vezo evit birviqen, evit un eternite. Allas, pebes maleur ! Ah Eternite ! Eternite a valeur, peguen horrubl

oud-te! Beza eürus eternellamant: beza maleürus eternellamant! qementse ne verit-én qet e sonjeñ ennàn a barfetet?

O va ene! sonch alies en eternite, pa zeo eno e qivi da vir eürusdet pe da vir maleur. Eno eo e tlees erruout abred pe diveat, goude beza bet tremenet nebeut amzer var an douar.



## MEDITATION.

### *Ha salvet e vezin-me?*

EVIT ober va silvidiguez, ret eo sonjal enni, ret eo pratica ar vertus, ober œuvrou-mad ha douguen va c'hroas. N'em bezo qet ar Barados evit netra; ret eo e c'honit. Hent an Eê a zo henq ha stris. An hent ledan a gondu d'ar precipiç, d'ar berdition, d'an Ifern.

2 *P*. Pelec'h emaoùn-me? Qemer a ràn-me an hent mad? N'en em gontraignàn e netra, heulia a ràn va inclinationou, ne fell dìn souffr netra, ne garàn ha ne glascàn nemet va flijadur; dibaot guech e sonjàn e Doue hac en eternite: beva a ràn qel lesirec evel pa ne ranqen ober netra evit en em saveteï. Hac hennes eo an hent stris? N'ef-én qet an hent ledan, hent ar bed, hent ar re libertin? N'en em dromplàn-me qet, mar sonjàn ober va silvidiguez o veva evel ma ràn? Petra am eus-me grêt bete vremàn evit Doue? Petra am eus-me grêt evit silvidiguez va ene? Petra am eus-me grêt hac a verit ur

recompanç hac ur gurunen eternel? Ne ràn netra, pe casi netra eyit gounit ar Barados, hac ober a ràn calz a draou pere a verit an Ifern.

3 *P*. Un dra sclêr eo ne maoùn qet en hent mad; mar continuàn, ne zeus qet a Varados evidòn; collet oùn da virviqen, ma ne chenchàn a vuez. Ret eo dìn eta quitât ar vuez libertin-ze am eus cunduet bete vremàn; ret eo dìn trec'hi va humor, mortifia va inclinationou, ha renonç da guement tra am ampech da ober va silvidiguez.

O va Doue! grit dìn qerzat en hent stris pehini a gundu d'an Eê; roït dìn ar gourach d'en em drec'hi va-unan; roït dìn poaniou, afflictionou, croasiou, evel ma plijo ganeoc'h: n'am espernit qet er bed-mâ, mes va espernit, me ho supli, er bed all.



## MEDITATION

### *Var ar Pec'het Marvel.*

CONSIDER, va ene, petra eo ar pec'het marvel. Ma sonches mad peguer grevus ha peguen horrupl eo, ne gretes biqen e goumeti, ne oufes qet memes sonjal ennàn hep horrol.

Pec'hi marvelamant, eo disprijout Doue, disprijout Jesus-Christ, hac en em goll e-unan.

Coumeti ur pec'het marvel, eo disprijout Doue, rac terri e Lezen eo, ober un dra eo control d'e volontez ha d'e c'hourc'hemennou.

Doue a zifen touet, difen a ra drouc-prezeg, difen a ra al laëronci, an impurete, ar vezventi, ha dindan boan a zaounatiou ; ouspen, Doue a so presant partout : guelet ha clêvet a ra oll. Mar grêr età en e bresanç ar pez a zifen, ha ne d'eo qet disprijout e autorite? ha ne d'eo qet disclêria en effet n'en em sourcier qet nac eus e Varados pehini a bromet, nac eus an Ifern a behini e c'hourdrous? Carout guell contanti e inclinationou direglet, carout guell plijout d'ar bed ha senti ouz an drouc speret, pehini a incit d'an drouc, eguet respeti Doue pehini en difen? O insolanç, o impiete!

2 *P*. Coumeti ur pec'het marvel, eo disprijout Jesus-Christ, rac en em grêt eo den dre garantez evidòn; en em rentet en deus sujet d'an oll miseriou eus ar vuez-mâ, evit rëi dìn exempl eus ar pez a dleàn da ober evit gounit ar Barados; souffret en deus tourmanchou estranch evit satisfia evit va fec'hejou hac obteni dìn graçou a zilvidiguez. Ne doùn me qet oblijet da garout ur vadelez qer bras? Ne dleàn-me qet ober un dra benac evit an hini en deus grêt ha souffret qement evidòn? Ma en deffe un den grêt evidòn ar c'hantvet eus ar pez oc'h eus-hu grêt, va Zalver, e tleffen e garout ha disquez dezàn va anaoudeguez. Mes allas! petra am eus-me grêt evidoc'h? Elec'h sonjal ennoc'h, elec'h ho carout, elec'h profita eus hoc'h exempl hac eus ho craçou, em eus grêt ar c'hontrol deo : rentet am eus inutil an oll poaniou ho poa qemeret evidòn, rejetet am eus ar graçou

ho poa meritet dìn, abandonet am eus va ene ha va zilvidiguez, evit pere ho poa qement labouret. Ah! disqiantet ma oùn; ah! ingrat, penaus e credìn-me comparissa dirazoc'h en heur ar maro evit beza barnet? Petra a respontìn-me d'ar rebechou a reot dìn?

3 *P*. Coumeti ur pec'het marvel, eo en em goll e-unan. Pa em eus coumetet ar pec'het, em eus quitêt Doue, renoncet am eus d'e zervich, en em rentet oùn esclav an drouc-speret. Pebes chenchamant eus ur Mestr qer mad pehini en devoa recompançou qer caër da rëï dìn, en un tyrant qer cruel pehini n'en deus nemet tourmanchou da bartagi ganén! Gouzout a renn penaus ur pec'het hepqen a rê dìn coll graçou mad va Doue hac ar guir a allen da bretanti er Barados, ha penaus em rent coupabl eus an Ifern; ha gouscoude em eus-én coumetet; n'am eus-me qet grêt evel pa em bije sinet va c'hondaonation, hac evel pa em bije lavaret: n'e moùn qet e sourci na gant ar Barados na gant an Ifern, nemet ma contantìn va inclination. E petra e sonjen-me, maleürus! ma vijen maro er stat-ze, pelec'h e ven-me brêmàn? O dallentez!

O va Doue! pa zisplich qement deoc'h ar pec'het, inspirit dìn an oll horroll a dleàn da gaout eus anezàn. Grit ma reparìn dre ur guir binigen an offançou am eus coumetet en hoc'h enep. Resòlvet oùn, gant ar sicour eus ho craç, da bellât dious an occasionou a zo bet qer maleürus evidòn, ha da resista ouz va goall inclinationou gant muyoc'h a gourach eguet pa ve qes-

tion da goll va madou, va enor ha va buez.



# MEDITATION

## *Var ar Maro maleürus.*

CONSIDERIT tri maleur bras pere a erru peurvuya gant ar bec'herien pa varvont.

Darn anezo a zo surprenet gant ar maro.

Darn-all en em drompl o-unan.

Re-all erfin a gouez en disesper.

Da guenta, peguement a bec'herien a vez surprenet gant ar maro, o deus ur maro subit, a varv dre ur goall fortun pe un accidant, hac avichou memes e creiz o debauch hac o debordamanchou. Mervel a reont hep caout an amzer d'en em anaout na da repari o fautou; mervel a reont en o fec'het, hac eus a greiz o flijadurezou maleürus e couezont en un taul e creiz an tourmanchou horrubl eus an Ifern, siouaz dezo!

E pe stat en em gavit-hu? Ha c'houi zo disposet mad da vervel, pa blijo gant Doue ho qervel?

N'oc'h eus-hu qet c'hoaz un urz benac da lacat en ho coustianç? Mar oc'h eus un dra benac da ober, penaus e credit-hu dale un devez hepqen, goude an exempl eus a guement a bec'herien pere a zo bet surprenet gant ar maro?

*En em arrêtit amâ un nebeut.*

2 *P.* Peguement a bec'herien, pere en o c'hlénvet mortel ne fell qet dezo credi e

varvfent e'hoaz, pere ne sonjont nemet en o drouc pe en o foan, pere goude beza bet diegus en o buez da dostât ouz ar Sacramanchou, o deus ar memes diegui en o c'hlénvet, ha mar en em resolvont erfin da gôves, n'er greont nemet pa int qer sempl n'emaïnt muy e stat da gôves erfat, na d'en em excita da ur güir gontrition, na da repari an domach o defe grêt. Mervel a reont hep preparation ebet, mervel a reont én o fec'het.

3 *P.* Peguement a bec'herien a gouez en disesper e moment ar maro! Epad o buez e coumetet pep seurt crimou hep scrupul, hep remors ebet, ar brassa pec'hejou a gontent evit nebeut a dra, lonca a rent ar pec'het evel dour, mes en heur ar maro o c'houstianç a zeu d'o fica. Neuze e teu sonch dezo eus un infinite a voall actionou hac a abominationou o deus coumetet, eus un infinite a voall gomzou, sonjesonou, desiriou, hac e santont ar pouez hac an enormite eus anezo. Qementse oll, gant ar spont rac jujamant an Autrou-Doue e pehini e rencont apparissa, hac an horrol eus an Ifern e pehini ez int prest da veza confontet, a zeu d'o zroubli, d'o zourmanti, d'o disesperi.

Mar goulennont pardon digant Doue, e santont ne d'eo qet touchet o c'halon, pehini a zo calet evel ar men. Guelet a reont eo ar pec'het o c'huita, ha ne d'eo qet ind-ii a guitta ar pec'het. Mervel a reont erfin en ur stat qen trist ha qen deplorabl!

Pet pec'her disesperet a zo bet clêvet, pa oant

prest da vervel, o prononç o-unan o c'hondaonation, en ur lavarat : hevelep buez, hevelep maro : bevet am eus evel un impi, ha mervel a ràn evel un impi.

*Reflexion varnomp hon-unan.*

Ma vijen maro ur certen amzer zo, ar maro n'en devije-én qet va c'havet er stat-ze?

Em heur diveza ha contant en em gavìn-me da veza bevet er fêçon ma vevàn?

Ma tigoueffe dìn mervel hirio, ha prest oùn-me?

Goude an avertissamanchou a ro Doue dìn, goude an exemplou a zisquez dìn, ar santimanchou mad a inspir dìn, an amzer a accord dìn, ar gourdrouzou a ra dìn, ha mancout a rìn-me pelloc'h da lacat urz em c'houstianç?

Ma ne brofitàn qet brêmâ eus ar c'hraç a ra dìn, ha mar abusàn eus e visericord, ne dleàn-me qet caout aoun n'en devezo qet truez ouzìn var va maro?

Va Doue, me ho trugareca dre ma roït dìn c'hoaz un nebeut a vuez evit en em brepari d'ar maro. Anzao a ràn penaus em eus cunduet buez ar bec'herien, ha penaus em eus ive meritet mervel èguis ma varv ar bec'herien; me hirio, gant ar sicour eus ho craç, e qemeràn ar resolution da lacat urz er pez a alfe va zroubli ha va ambarrassi en heur diveza. Resolvet oùn da repari va fautou, ha d'en em disposi dre ur vuez christen, da ur maro mad ha santel.

MEDITATION

# MEDITATION

## *Var ar Maro eürus.*

CONSIDERIT peguen douç eo mervel da nep en deus bevet erfat.

Ar maro pehini a zo qen terrubl d'ar pec'herien, a zo d'ar re just ur sujet bras a gonsolatiou hac a joa.

Ar peoc'h eus ho coustianç, an esperanç hac an desir da velet Doue en Eê, a ro dezo ur joa vras. Ar sonch eus o œuvrou mad ne d'eo qet evito ur sujet a vanite, mes ur sujet a fizianç e misericord an Autrou-Doue, hac a ra dezo esperout penaus, goude ma en deus grêt dezo qement a c'hraçou en o buez, n'o abandono qet en heur ar maro.

Doue eus e gostez o c'honsol, a ro dezo graçou caër, a laca en o ene ur feiz parfet, un esperanç ferm, ur garantez ardant, hac a ra dezo santout en ho c'halon un douçder pehini a zo un tânva eus a eürusdet an Eê.

Mervel a ràn, eme ur C'hristen mad en e heur diveza ; mont a ràn da guitât an douar evit mont d'an Eê ; sortial a ràn eus va exil evit distreï d'am brô ; mont a ràn d'al lec'h a repos, d'ar Rouantelez a beoc'h, d'ar Pales a c'hloar ; mont a ràn da veza delivret eus a boaniou ha miseriou ar vuez-mâ ; ne vezin muy exposet da bec'hi nac en danger d'en em goll ;

mont a ràn da velet ar pez biscoaz lagad n'en deus guelet, da glêvet ar pez biscoas scouarn n'e deus clêvet, da bossedi ar pez biscoaz speret an den n'en deus comprenet; mont a ràn da velet va Doue, d'e gontempli, d'e garout ha d'e veuli epad un eternite.

Peguen douç eo an heur diveza-ze da un ene mad, pehini a zo bet sourcius d'en em brepari da vervel ha d'en em zerc'hel atau prest! Peguen douç e qev ar maro nep en deus cunduet ur vuez christen, hac he zremenet en exerciçou a zevotion hac a garantez! Penaus ne varvfe qet contant an hini a varv Sant?

Ne zepant nemet eus ac'hanoc'h, va breur ha va c'hoar, caout un hevelep maro: bevit evel ma o deus bevet ar re just, hac e varvot evel ma varv ar re just. Ar re just a veil varnezo o-unan, en em zalc'h atau var evez, hac en em brepar bemdez d'ar maro, gant aon na vent surprenet. Grit evelto, hac esperit penaus an Autrou-Doue dre e c'hraç hac e vistricord n'oc'h abandono qet var ho maro. Laqit evez ouz ar pec'het; grit brêmâ ar pez a garrac'h beza grêt pa viot var ar poent da sortial eus ar-bed-mâ; grit œuvrou mad: int-î eo a vezo en deiz se ho consolation, ho pinvidiguez hac ho curunen.

*Grit brêmâ ho resolution.*



## MEDITATION

### *Var ar Varn particulier.*

CONSIDERIT penaus an ene, qerqent a ma zeo separet diouz e gorf, a zo presantet dirac Jesus-Christ ar Barner souveren, evit beza jujet ha receo e setanç pehini a zecido eus e eürusdet pe eus e valeur eternel, hervez e œuvrou mad pe fall.

Pebes spount evit ar pec'her, pa vezo digoret al lêvr eus e goustianç, e pehini e velo sclêr an oll pec'hejou en deus grêt, adalec an usach a rêson, bete fin e vuez; ar goall sonjesonou e pere en deus en em blijet, an desiriou fall en deus bet, ar goall gomzou en deus lavaret, all leoudouet, ar mallozou, ar blasfêmou, ha qement action criminel en deus coumetet, an injustiçou, an usurerez, an impurete, ar gassoni, ar venjanç.

Renta a renco ouspen cont eus ar mad a dleye da ober, ha pehini n'en devezo qet grêt; pet guech en devezo neglijet d'en em acquita eus e zeveriou a gristen, hac eus an obligationou eus e stat; pet guech en devezo manqet da bratica an œuvrou a visericord hervez e c'hallout, etc.

Goulennet e vezo ountâ cont eus an usach en deus grêt eus e vadou, eus ar pez en deus impliject e dispignou foll, e vaniteou, en debauch.

Eno e vezo examinet ar mad memes pehini

en deus goall-grêt, ar c'hôvessionou- ze hep ur güir gontrition hac hep chenchamant, an Ofe-rennou clêvet hep devotion, ar pedennou la-varet hep attantion.

Eno e vezo rebechet dezàn an inspirationou mad, ar graçou, ar voyenou a silvidiguez en devoa bet, hac a bere n'en deus qet profitet.

Renta a rêï cont, nonpas hepqen eus e be-c'hejou, mes c'hoas eus a bec'hejou ar re all, a berc e vezo bet caus dre voal ali, pe dre voal exempl, pe en ur fêçon benac all.

Considerit pebes spount, pebes anqen, pebes disesper a santo ur pec'her pehini en em velo contraign da anzao ar virionez eus ar rebechou hac an accusationou grêt en e enep, pehini ne allo en em excusi en fêçon ebet, ha pehini en em varno hac en em gondaono e-unan.

Erfin, Doue o veza prononcet e setanç, e commanço e eternite maleürus.

Considerit an dallentez eus an darn-vuya eus an dud pere a sonch qen nebeut er gont terrupl o devezo da renta da Zoue en heur ma varvint. Ar brassa Sent o deus crenet gant spount rac jujamant an Autrou-Doue; pebes aoun eta na dleomp-ni qet da gaout, ni, pec'herien!

Sonjomp alies e comparissimp un deiz dirac Doue evit beza barnet. Sonjomp pe na sonjomp qet, un dra eo pehini a erruo ganeomp abred pe divezad. Sonjomp eta da regli hor c'hont; divezad e vezimp d'en em brepari pa vezimp dirac hor Barner.

Greomp bremàn hor possupl da veritout ur

setanç favorabl. Peguer bras pec'her benac e vec'h, na zisesperit qet da obteni misericord epad ma ez oc'h er vuez-mâ, pa oc'h eus evit Barner an hini a zo deut evit saveteï ar bec'herien. Grit pinigen, goalc'hit ho pec'hejou gant an daëlou eus ar gontrition, ha ne vezint qet rebechet deoc'h da zeiz ar varn. Grit œuvrou mad : beza e vezint ho consolation en deiz-se, hoc'h heulia a raïnt dirac ho Parner, hac e procurint deoc'h ar setanç douç ha favorabl-mâ : *Deut, servicher mad ; deut, servicheres fidel : antreit er joaïstet hac er gloar eus ho Toue.*

Petra a raën-me, va Doue, penaus en em gafen-me, ma ve ret dìn en heur-mâ comparissa dirac ho Tribunal terrupl, pec'her maleürus ma oùn !

O va Jesus douç ha mat, ho pet truez ouz ar c'hriminel paour-mâ pehini a implor ho misericord ; sònjit ez eo dre garantez evidòn oc'h eus en em c'hrêt den hac oc'h eus souffret qement a boan ; considerit ez eo ho maro ar pris eus va ene ; na lezit qet da vont da goll ar pez a zo coustet qement deoc'h. Va barnit bremàn, va c'hondaounit da souffr ar poaniou a blijo deoc'h, hac e ve epad va oll buez ; mes grit dìn graç ha misericord en heur ar maro.



## MEDITATION

### *Var ar Barados.*

1 P. *Peguer caër eo ar Barados:*

2 P. *Ar pez a dleomp da ober evit e c'hounit.*

CONSIDERIT peguer caër eo ar Barados, Pales an Autrou-Doue, an Tron eus e c'hloar, ar pen-œuvr eus e vanificanç, ur plaç a blijadurez e pehini e jouis ar Zent eus un eürusdet eternel o velet Doue faç-a-faç, oc'h e gontempli, oc'h e garout epad un eternite hep fin.

Represantit eta d'ho speret ar c'haera traou hac ar gaera compagnunez a ellit da gompren, ha lavarit goude ze : ar Barados a zo infinimant caëroc'h eguet qementse oll.

An Abostol S. Paul, goude beza bet ravissat betec an Eê, en deus disclêryet penaus speret an den n'en deus qet comprenet ar pez en deus preparet Doue d'ar re pere er c'har.

2 *P.* Considerit penaus ar Barados a zo hon heritach, acquisitet deomp gant Jesus-Christ dre ar pris eus e voad precius, mes pehini gouscoude ne d'eo prometet deomp nemet dindan condition ma labourimp evit e obteni. Ar Barados a zo ur recompanç, ret eo èta e veritout dre al labour : ur gurunen eo, ret eo e gounit dre ar victor.

Avi hon eus ouz eürusdet ar Zent, ha ne zepant nemet diouzomp beza un deiz ar pez ma

zint. Ar memes curunen pehini o deus-î meritet, a zo proposet deomp evit recompanç eus hon labour : servicha a reomp ar memes Mestr, beza hon eus ar memes Lezen, ar memes Aviel; mar fell deomp eta erruout er memes termen; heuliomp ar memes hent o deus-î heuliet, imitomp o exempl, imitomp ó vertuziou. N'en em excusomp qet var hor sempladurez : ar Zent a voa tud eveldomp, beza o devoa ar memes sourciou, ar memes tentationou, ar memes difficulteou eveldomp, hac exposet e voant d'ar memes dangeriou; gouscoude, hep caout qen sicour na qen moyen d'en em saveteï, nemet ar re hon eus-ni hon-unan, ez int erruet eürusamant er porz eus ar silvidiguez.

Ar Zent o devoa ur güir volontez d'en em saveteï; o zonch hac o c'halon a voa en Eê; hac an esperanç eus ar recompanç a c'hortoent, a gresqe bepret o c'hourach. Sonjomp ive alies er Barados, sellomp ouz an Eê, consideromp ar gurunen a zo destinet deomp, hac en em santimp excitet muy-oc'h-muy da labourat evit e meritout.

Evit mont d'an Eê, evit beza Sant, ne d'eo qet necesser ober traou bras ha dreist-ordinal, mes miret Gourc'hemennou Doue, hac en em acquita eus an deveriou eus ar stat da behini en deus hor galvet. Ha dies e cavit-hu qement-se? Hac e coustfe un dra benac deoc'h, pegueit e pado ho poan, ha pegueit ne bado qet ar recompanç? E güirionez, ha coustout a ell re, pa vez qestion da c'hounit un eürusdet eternel?

Qement a ouffemp da ober ha da souffr, eme c'hoas S. Paul, ne d'eo netra e comparêson d'ar gloar a zo prometet deomp.

O va Doue! ha beza em bezo-me ùn deiz ar boneur da dânvą an doucder eus an eürusdet var pehini e veditàn? N'oc'h eus va c'hrouet nemet evit ar fin-ze, ha reï a rit dìn an oll moyenou necesser evit qementse. Ha refus a rìn-me ar gurunen a offrit dìn?

O Pales caër a Zoue, e pehini pep tra zo douç, ha netra c'huero; e pehini ar ros a vezo hep drein, ar peoc'h hep brezel, hac ar vuez hep fin! O Jerusalem celestiel, e pehini e canimp eternellamant ar c'hanticou caër eus a Sion! Piou a allo caout poan o labourat, oc'h ousout ez oc'h ar recompanç eus e labourou! Piou a refuso combati, o consideri ar gurunen a zo preparet evit àn?

Peguen dister ha peguen disprijabl e cavàn-me madou an douar, pa sellàn ouz an Eê, ha pa gonsideràn ar madou eternel!





# CONFERANÇ SANTEL

## *Var ar voyen da gundui ur vuez devot ha parfet.*

DAOUZEC Tad eus an desert en em assamblas un devez evit conferi assambles var ar voyenou da erruout d'ar berfection. Cetu amâ o zantimanchou, eus a bere pep Christen a ell ober e brofit, en ur ober reflexion varnezo, pe ouz o medita.

1. Ar c'hossa eus an Tadou a gomzas ar c'henta, hac a lavaras : Abaoue ma em eus qüitêt ar bed, em eus disprijet qement tra a zo ermes ac'hanôn, evit clasq Doue ennôn ; ha qentre ma teu em speret ar sonch eus ar bed, er chasseàn hac er flastràn evel ur serpant.

Ha me, eme an eil, evit en em excita d'ar fervor, a lavar bemdez dìn va-unan : hirio eo ec'h eus commancet da servicha Doue : hirio eo e commances da belerinach, ha var-c'hoas en achui.

An drede a gomzas evellen : qentre ma tivunàn, va speret a nich varzu Doue : goude-ze en em brosternàn d'an douar, en ur gonsideri va fautou ha va fec'hejou : saludi a ràn an Æles santel, hac o fedàn da intercedi evidôn. O veza

grêt va feden, e tisqennàn en Ifern : consideri a ràn an oll tourmanchou eus ar re daonet, hac e lavaràn dìn va-unan : cede aze ar plaç e pehini e tleyes beza, cede ar pez ac'h eus meritet: disq anduri poaniou ar bed mâ, ma ne fel qet did souffr poaniou ar bed-all. Ar reflexionmâ a ro dìn nerz ha courach da zouguen va c'hroas ha da labourat evit va silvidiguez.

Ar bêvare a ajoutas : evidòn-me, en em imaginàn beza var Menez Olivet gant Jesus-Christ hac e Zisqibien, hac er c'hlêvàn o lavarat dìn : chom em c'hompagnunez : en em renq etouez va Disqibien : selaou va c'homzou ec'his ar Vadalen azeet ehars va zreid : disq ganeme penaus ez oùn douç hac humbl a galon. Cetu aze ar guentel a ra dìn.

Ar bempet a exposas ar reflexion en devoa custum da ober. Consideri a ràn, emezàn, an Ælez pere a zisqen eus an Eê evit silvidiguez an dud ; admira a ràn ar zêl ardant o deus, hac e concevàn un desir bras da labourat evit va silvidiguez hac evit silvidiguez va nessa. Deport a ràn bemdez ar maro, hac e lavaràn da Zoue : Va c'halon a zo prest, va Doue, va c'halon a zo prest. Va guervel a reot, hac e respontìn deoc'h: cetu me amâ : ha ret eo mervel? contant oùn.

Ar c'huecvet, pehini a voa un den a galon, a lavaras : Seblantout a ra dìn da bep heur clèvet an Autrou-Doue o lavarat dìn : Labour evidòn, hac e roìn dit evit recompanç ur repos eternel : combat ouz va adversour, cede amâ

ur gurunen a breparàn evidoud. Ar c'honızouze a ra dìn trec'hi an oll difficulteou hac an oll tentationou.

Ar seizvet, pehini a voa un den à orêson, a reas an discours-mà : Qemer a ràn evit sujet eus va Méditation, ar Feiz, an Esperanç, hac ar Garantez. Ar Feiz am c'harg a sclêrigen, an Esperanç a joa, hac ar Garantez à fervor. Ar Feiz a ra dìn credi ar pez ne velàn qet; an Esperanç a ra dìn gortos ar pez ne veritàn qet; ar Garantez a ra dìn carout ar pez ne blich qet dìn. Ar Feiz am fortifi a enep an tentationou; an Esperanç am rejouis en afflictionou; ar Garantez a ra dìn carout ar bersecutionou, hac a vir ouzòn na ràn drouc d'an nep a ra dìn.

Evidòn-me, eme an eizvet, ne ràn qen nemet lacat evez ouz va adversour, pehini a zo bepret o clasq va surpren, hac e c'houlennàn bepret sicour digant Doue evit e anaout hac evit resista ountàn.

Ha me, eme an naovet, ne dremenàn devez ebet na gonsideràn ar Rouc a c'hloar e creiz an Æles, pere à gân e veuleudi, ha pere am excit d'e veuli ganto.

An decvet, pehini en devoa ar memes devotion d'an Æles, a lavaras e considere bepret e Æl-mad ouz e goste, ha penaus ar sonch-se en dalc'he en ur respet bras, oc'h ouzout e selle ouz e oll actionou, hac o fresante da Zoue.

An unnecvet, elec'h Æles, en em imagina-

bepret beza e compagnunez peder Guerc'hes: an Temperanç, ar Chastete, an Douçder, hac ar Garantez; ha da bep pas a ràn, emezàn, en em interrojàn : pelec'h e mâ da gompagnuneset? Emedoud dindan protection ar Vertuziou; laca evez mad n'o offanses; comz e pep lec'h eus o guenet, evit ma vezint favorabl dirac Doue en heur ma varvi.

An diveza, pehini a voa ur penitant bras, a serras ar Gonferanç, en ur lavarat: Va Zadou venerabl, ho puez a seblant dìn oll celestiel. Petra a lavarin-me en ho coude? N'oc'h eus qet parlantet evel tud, mes eguis Æles. O peguen admirabl eo ar graçou en deus grêt Doue deoc'h! Evidòn-me, pehini a zo indign eus an oll faveuriou-ze, em eus bepret va daoulagad arrêtet var ar c'hrimou eus va buez, ha va poaniou an Ifern da berc en em gondaounàn, abalamour ma em eus o meritet; hac e lavaràn dìn: Qê da chom en Ifern; qê da souffr an tourmanchou ac'h eus meritet; souden e vezi strinqet en abim-ze. Neuse e clêvàn ar c'hri eus an re daonet, pehini ne all qet touch calon Doue. En em brosterni a ràn dirazàn, hac er pedàn n'am c'hasso qet goude va maro er plaç-ze a dourmanchou e pehini ez oùn disqennet qellies a vech epad va buez.

---

*Eus an daouzec moyen-mâ da gundui ur vuez vad ha santel, choasit an hini a ra muy a impression var ho speret ha var ho calon;*

*calon ; ar reflexion a reot var ar virione-se gant ar sclêrigen hac ar sicour a royo Doue deoc'h, ho pellayo diouz pep pec'het, hac hoc'h excito da gundui ur vuez christen ha parfet.*

*Unan hepqen eus a güirioneou bras hon Religion, mar he c'honsiderer a barfetet, hac e mediter bemdez, a zo capabl da ober eus ar brassa pec'her ur Sant bras. Evelse eta ar memes güirionez a ell servichout deoc'h da sujet a Orcson un hir-amzer, ha memes, mar qirit, epad ho puez.*



## TESTENI GUIRION

## EUS A ZIVINITE AN AVIEL.



ANAVEZOUT a ràn Jesus-Christ dre levriou an Aviel, pere zo e Histor.

Histor Jesus-Christ a zo ar muia güirion eus an oll historiou a anavezomp, hac ar muia dign eus hor c'hreden. Levriou an Aviel a zo ar guella approuvet hac ar certena eus an oll levriou, hac ouspen-se e zint Levriou Divin.

Da guenta e fournisser evit preuven penaus an Aviel a zo, evit e lavaret, ganet gant ar Gristeniach, hac ar Gristeniach gantâ ; penaus ar c'henta Christenien pere o devoe al levriou-se etre o daouarn, ha qement oll a zo deut en o goude, o deveus sellet al levriou-se evel güirion

meurbed ; hac erfin , al levriou-se a zo deut betec ennomp evel a zorn da zorn dre dradition, pe evit lavarat sclêroc'h , dre guelennadurez hep scrit abers an Ebestel, eus ar pez o deus disqet gant hor Zalver, hac an dradition-se n'e deo bet biscoas discontinuet.

An eilvet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel , ê dre ma zeo bet scrivet daou eus al levriou-se gant daou Abostol eus a Jesus-Christ, pere o devoa güelet qement tra a lavaront; penaus an daou all a zo bet scrivet gant daou Disqib eus a zaou Abostol ; penaus ar pêvar Avieler-se o deveus publiet o histor en hano , pe da viana dre grad vad eus a oll societe ar c'henta Christenien ; penaus, arauc scriva o histor, o devoa annoncet publicamant e Jerusalem ha dre an oll Judee ar feadou a bere e zeo composet, hac erfin e zoant o fêvar eus a ur santelez qen bras, ne deo qet possubl caout an disterra sonjêson o deve bet c'hoant da drompla an dud.

An deirvet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, e zeo dre m'o deus an Avielerien publiet o histor nebeut a amzer ha cazi ractal goude maro Jesus-Christ, da lavaret eo, en un amzer e pehini e zoa anavezet gant an oll ar pez a lavarent evit güir pe c'haou, ha dre ze ive an oll a elle o accusi a dromplerez, ma ne vije qet bet güir qementse, ha gouscoude den n'en deveus dislavaret o recit.

Ar bedervet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, e zeo dre ma ne

falveze qet d'ar Judevien caout Jesus-Christ evit ar Messi, ha rac se eta e zoant necesseramant interesset da gontesti güirioneou ar pez a bublie an Avielerien, ha gouscoude n'o deus biscoas credet contesti ur fead hepqen a guementse, nemet unan, pehini eo Resurrection Jesus-Christ, ha memes ar fêçon dre behini o deus contestet ar fead-se hep mui-qen, a zisqeus guelloc'h ar güirionez eus anezàn.

Ar bempet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, e zê dre ma zeo impossubl e ve destumet matierou un histor pehini en deus mercou qen sclêr ha qen güirion evel an Aviel, hac e pelec'h e caver qement a urz dre oll; e zeo impossubl, a lavaràn, e ve qementse un invantion eus ar speret humen; ar speret humen na invant qet er guis-se.

Ar c'huec'hvet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, e zê dre ma zeo impossubl e ve en em goncertet ar pêvar Abostol assambles evit composi ar peder histor eus a Jesus-Christ, hac er memes amzer impossubl en deve pepini anezo invantet an hini a zoug e hano; rac m'en deve peb Avieler invantet an histor a zoug e hano, biqen ar pêvar histor-ze n'o devije gallet beza qen hénvel evel ma zint; ha m'o devije ar pêvar Avieler en em ententet var o historiou, james ne vijent bet qen differant evel ma zint; ouspen se, ar pêvar Avieler o deus publiet o historiou en hano oll Disqibien Jesus-Christ, da lavaret eo, evel un dra pehini na ranferm nemet ar feadou anavezet ha

prezeguet gant oll Disqibien Jesus-Christ. Mar d'eo güir eta na gontont nemet fablennou, penaus ne zeus qet bet en em gavet nicun eus an Disqibien-se pehini en devije o dislavaret?

Ar seizvet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, e zê dre ma zeo an oll Ebestel, an Avielerien, ha ganto ar guenta Christenien, marvet pe en em disqeuzet prest da vervel evit attesti ar virionez eus an oll feadou ranfermet en Aviel; rac sclêr patant eo penaus ar feadou-se a zo ar memes re evel ma publie a vouez huel an Ebestel, an Avielerien o-unan, hac an oll Gristenien guenta. Var guementse, remerqit daou dra : 1° penaus, mar d'eo faus ar pez zo ranfermet en Aviel, an Ebestel hac an Avielerien ne allient caout nep interest evit o lacât da dremen evit güir; 2° ha peguement benac ez eo güir ar feadou-ze, ha n'eus câs pe seurt interest o devije gallet caout an Ebestel hac an Avielerien evit laqat o c'hredi, ez eo bet ret gouscoude e vijent qenlies a haros evit o disclêrya publicamant, e risq o buez : se zo aznad mad dreizàn e-unan. Concluit etá penaus ma supposer assambles ez eo faus qement o deùs publiet an Ebestel hac an Avielerien, hac e zeo maro ar memes Ebestel hac Avielerien evit attesti ar virionez eus a guementse, e rear ur supposition realamant impossubl, pa zeo güir an natur humen na gomport qet un hevelep fulor.

An eizvet preuven eus a virionez hac eus a assuranç levriou an Aviel, ez eo ar fêçon, an

ton a gonfianç gant pehini an Avielerien a gommanç o historiou, o laqat e penn o levriou an amzer, pehini a zo evit ar Judevien mercou an amzer-ze memes e pere ez eo arruet ar pez a lavaront, ha dre na guemeront nep precaution evit prepari sperejou o lennerien da gredi an traou estonus ha dreist-ordinal e zeont da lavarat; ar pez a zisqeus tud pere o deveus ur gonfianç patant en güirionez o recit, ha pere na sonjont qet memes ec'h alfet o dislavarat.

Divinite levriou an Aviel n'eo qet diessoc'h da brouvi eguet o güirionez hac o assuranç. Al levriou admirabl-se o deus pêvar merq pere o diffarant qement eus an oll levriou sortiet eus a speret an dud, ma zeo impossubl e ve ar speret-se en defe o dictet; eus a betra e renqer conclui ez int bet dictet gant Speret Doue.

Ar c'henta merq a zivinite a remerèan e levriou an Aviel, eo ar gonfianc estonus o deus bet an Avielerien er vironez: publia rent un histor carguet a issuou dreist-ordinal, surprenus, control da oll lezennou an natur, ha gouscoude n'o deus qet lavaret ur gomz hepqen evit disposi o lennerien d'o c'hredi; pebes fizianç! hac eus a biou e teue-hy dezo, ma na zeo eus a Zoue?

An eil merq a zivinite a remercàn e levriou an Aviel, eo na guever el levriou admirabl-se nep merq eus a orgouill ordinal a galz a autoret; exposi a reont simplamant ar feadou pere a gompos o histor, e noas hac hep ajouti netra eus o fers o-unan; na lavaront netra o-unan; lezel

a reont ar feadou da gomz. Na gaver qet en o levriou ur merq hepqen a zisqeusfe o deus clasqet plijout d'o lennerien, pe en em laqat approuvi hac admira ganto, pe da inspira dezo ur certen fêçon da sonjal, pe da douch anezo eus a ur santimant benac a vez.

An drivet merq a zivinite a remercàn e levriou an Aviel, eo na gaver, el levriou admirabl-se nep sin eus ar vanite qer comun etouez an dud. An Avielerien a gomz eus o defautou, deus o sempldet, deus o fautou ar muia humiliant, gant un ear qen indifferant, ma ve lavaret na ouzont qet ez eo diouto o-unan memes eo e lavaront an oll draou-ze. N'o gueler james nac ous en em accusi, nac ous en em excusi; en em disqeuz a reont d'o lennerien evel ma zint, hac e lêzont anezo d'o barn evel a gueront.

Ar bêvare merq a zivinite a remercàn e levriou an Aviel, eo al lealdet estonus gant pehini an Avielerien, pere a ouzer ervad o devoa un attachamant divusur evit gloar Jesus-Christ, betec antrepreni ha souffr tout evit lacat en adori, o deus gouscoude scrifèt e histor. An unanved eus an daou dra-ze a zo ur güir miracl. Ous nonpas juji eus a zispositionou an Avielerien, en andret Jesus-Christ, nemet dre ar mercou a reont eus anezàn en o histor, e vez absolumant impossubl gouzout petra a sonjont eus anezàn. Ne gaver qet ur gomz a zisq eus lavaret gant dessign lacat e admira hac e garout. Comz a reont eus e adversourien evel dioutàn; pas ur gomz en deve evit sonch da ober remer-

cout o fallagriezou euzus; pas ur gomz destinet da excita a enep dezo cassoni pe disprisanç al lenner. Anfin, an issuou eus a vuez Jesus-Christ, pere, dirac daoulagad an orgouill humen, a bariss nebeut dign eus an Den-Doue, a zo contet ganto qer simplamant ha gant qen nebeut a brecaution, evel ar re e pere e oll buissanç en em disqeuz leun eus a vajeste.

Gallout a rear en em assuri eus a zivinite an oll mercou-ze, dre n'en deus biscoas gallet ar speret humen, nac arauc na goude an Avielerien, produi nep histor e deve nicun eus ar mercou bras-se, hac e zeo sclêr bras penaus al levriou-se a zo dreist qement tra oll speret an den, en deus gallet da brodui; rac se ouvrach Speret Doue eo.

Assuret mad oump penaus levriou an Aviel a zo deut betee ennomp, hep souffr nep chenchamant, da viana considerapl, rac certen eo penaus ar chenchamant-se a zo bet atau impossubl. Ar Gristenien o veza sellet hepret al levriou-se evel dispositourien ar revelation divin, e zeo sclêr ha patant o deus dleet beilla gant ar brassa soign d'o anterinanç, hac Histor an Ilis a rent testeni o deus-e grêt realamant.

Plije gant Doue ma engravin doun em c'halon an oll güirioneou merqet el levr divin-mâ.

*Evelse bezet grêt.*





# CANTIC

## VAR AN EIZ EURUSDET

## EUS AN AVIEL,

*Evit ma lacaïmp hor poan da bratica bemdez en ur fêçon benac ar guentel a ro deomp bemdez hor Zalver enno.*

Var an ton ordinal.

CLÊVIT eiz qelennadurez
A zisclêryas var ur menez
Jesus, hor mestr celestiel,
D'an ebestel, d'an ebestel.
1. Eürus ar re baour a galon :
Receo a raïnt an donêzon
Eus a rouantelez an Eê
Digant Doue, digant Doue.
2. Eürus ar re so douç ha mad,
O pardoni a galon vad :
Jouissa a raïnt eus an douar
Pel dious glac'har, pel dious glac'har.
3. Eürus ar re a scuill daëlou
Gant ur guir gueuz d'o fec'hejou :
Un deiz e vezint consolet
Hep mar ebet, hep mar ebet.

4. Eürus ar re o deveus naon
Da servicha Doue a galon :
Rac ma vezint rassasiet
Er joaüsdet, er joaüsdet.
5. Eürus ar re so truezus
Oc'h asista memprou Jesus :
Jesus ivez en devezo
Truez outo, truez outo.
6. Eürus ar re o deus bepret
Ur galon neat a bep pec'het.
Ar guel o devezo en Eê
Eus a Zoue, eus a Zoue.
7. Eürus ar re so pacificq,
Rac tretet vezint manific,
Pa vezint galvet gant Doue
E vugale, e vugale.
8. Eürus ar re a souffr joaüs,
O renta servich da Jesus :
Mont a raïnt d'e rouantelez
Gant an ælez, gant an ælez.
Va Salver gant humilite,
Ni a suppli ho Majeste,
Grit ma c'heuillimp eur seurt gentel
Bete mervel, bete mervel. *Amen.*

FIN.



# TAULEN

EUS AR PEZ SO RANFERMET EL LEVR-MA.

**FIN AN DAULEN.**

